F. AL LAY

# BILZIG

ÉDITIONS DE LA REVUE " BUHEZ BREIZ "

E KEMPER

E TI AD. LE GOAZIOU, LEORIER

7, STREAT SANT-FRANSEZ

1925

PRIZ : UGENT REAL.

E ti an Aotr. **AR GOAZIOU**, leorier,

7, streat Sant-Fransez (dirag ar c'hoc'hi),

KEMPER (Penn-ar-bed)

e kavfet da brena :

# GWECHALL-GOZ E OA...

## MARVAILHOU DASTUMET

## GANT G. MILIN

Priz : 2.50, gant ar frejou-kas dre ar post : 2.80

# EUR ZAC'HAD MARVAILHOU

## GANT YVON CROQ (EOSTIG KERINEK)

Priz : 20 real, gant ar frejou-kas dre ar post : 5.60

ha meur a leor all skrivet en brezoneg : leoriou war Istor Breiz ; leoriou-oferenn, leoriou war al labour-douar, hag all...

— *ALI* —

*Neb a fell d'ezan anaout an holl leoriou nevez brezonek, kerkent ha ma 'z int moullet, n'en deus nemet e c'houlenn digant an Aotr. Ar Goaziou, en eur rei d'ezan e hano hag e chomlec'h* (adresse). *Kaset e vezo d'ezan ar c'helou evit netra, kel lïes gwech ma vezo lakeat unan e gwerz.*

F. AL LAY

# BILZIG

ÉDITIONS DE LA REVUE " BUHEZ BREIZ "

E KEMPER

E TI AD. LE GOAZIOU, LEORIER

7, STREAT SANT-FRANSEZ

1925

# BILZIG

*Tro bourk Lokirek*

Bilzig a oa ginidik a Lokirek, eur barroz vihan a eskopti Treger. Heuliet, hed ar mor, hent ar valtouterien, hag e kavfet anei en plegig an torrod, etre beg an Enez-Wenn ha beg ar Roc'h-Vran. Eno eman, en traon gra Pennenez : bevennet eo gant porz ar bagou hag ar palud, an òd Gwenn-Veur ha Porz Biliek. Diazeet he deus he zïer war eun dachennig ledan, ledanoc'h eun tammig ha palv ho torn, nemet palv ho torn a vefe ken ledan ha tok an Teusk noz a sponte ar gaezed (1) war mêzou Boc'h.

Warnei 'ta, ha war he c'hreiz: Iliz ar barroz. Dishenvel oc'h an ilizou all ?... A dra zur, ma selaouet tud ar vro : stourm a rafont euzoc'h, ha start, penôs n'an neus, tro-war-dro, iliz ken kaer hag o iliz, tour ken dantelezet hag o hini, kleier da gana ken seder, ken dudius hag o re.

En he c'hichen, kelc'het gant eur harz skô eus eun tu, eus eun tu all gant eur voger : ar prespital; an ti, savet e-kreiz al liorz, a guz e fasadenn wenn dindan deliou eur weenn fiez.

---

(1) *Eur c'haez,* un bêta, un innocent, un faible d'esprit, et aussi terme d'affection à l'égard des petits enfants : *eur c'haezig bihan.*

Aman, du-hont, tïer ar besketerien, hadet e-touez ar gerreg, war ribl an trêz, ha, kuzet gant deliou eur bodad tilh, tïer ar valtouterien ha kazarn ar zoudarded.

War penn ar c'hra, maner an ôtrou kont Tremedern, maner Penn-ar-Run, kastell Brechou. An ôtrou hag an itron a rê eno o ziegez gant o daou vugel e-pad an hanv; deut ar goanv ec'h ênt da gastell Tremedern, en koajou bras ar Jaou. Kastell Brechou 'ta a zave e dourell a-us gwe bras ar c'hoad tilh a c'holoe ar run, adalek an Trez-Gwenn betek mengleuiou Keraudren.

Dirakan war beg ar Palud, touzet evel eur penn katarek, ar vilin-avel, hag an ti gward, hag, a-rez ar mor, ar Fort gant e c'houec'h pez kanol. Brezel gant ar Zaozon, soudarded 'leiz ar c'hazarn, soudarded en-dro d'ar c'hanoliou.

Ha setu ganimp grêt tro ar bourk.

En porz ar bagou, diou c'hober hag eun toullad bagou pesketa : bras ha bihan, astennet int war an trêz, o c'hortoz ar mor da zont d'o zihuni. Ha dre-holl ar mor, ar mor a-wechou madelezus, karantezus evel eur bugelig, peurliesa rust ha dirollet.

Eno 'ta, en unan eus an tïer bihan-ze, harp ouz eur garreg, goloet e dôenn a drêz, trêz betek toull an nor, — e c'hanas Bilzig. It e-barz, va den mat, antreit, Bilzig ne deuio ket d'ho lakaat er-mêz : maro eo, ar paour kêz, pell, pell amzer 'zo. Va zad-koz (Doue d'e bardono !) a gontas d'in, eun devez ma oamp oc'h ober eur bale — tro ar Palud — penôs e dad d'ean a oa bet eur c'hamarad bras da Vilzig. Marvad e oa eun tammig eus hon c'herent, ha dre-ze, e di a zo koueet en hon danve.

— Azeet en ho koaze, setu eur skaon. Aman omp brao meurbed evit ober eur gôzeadenn, rak, herve, m'her gwelan, falveout a ra d'eoc'h klevet buhe Bilzig. Tanit ho korn, ha, goude, me a gonto anei d'eoc'h.

# BUGALEACH BILZIG

## I

*Bugaleach Bilzig. E c'hinivelez*

Evel-se 'ta, en ti Bilzig oc'h. E-barz ar gwele-man e c'hanas, war an oaled-man eun amiegez hen mailhuras, hag eun amezegez a roas d'ean da zena.

E dad ? N'eus ket bet anaveet anean : beuet e oa bet, a-rôk ginivelez ar pôtr. Ar goaperien, an teodou fall a lavare « en stank ar vilin-avel » ; en gwirione, o tont d'ar gêr eus a Vro-Zaoz, evit dimeï da Janedig.

E vamm ? Ar paour kêz plac'h, mervel a eure, en eur wilioudi. En de-se, trubuilh ha glac'har en tiig : eur plac'h, ar vamm, war ar varv-skaon ; eur bugelig en e gavell, emzivad an de kenta eus e vuhe.

Hini pe hini eus an amezeien a deue, eur wech an amzer, da deuler dour binniget war ar vamm, da lavaret eur bedennig eviti. Pebez kalonad !

Eur plac'h a drebase dre an ti : an amiegez. Unan all kosoc'h, azeet en penn ar c'havell, sioul, sioul a ouele, eur chapeled en he dorn, soublet he fenn ganti.

— Pebez kalonad !... O ! peet true oute, o va Doue !

— Red eo evelkent mont da gaout an ôtrou person, eme an amiegez.

— Ya, ya, eomp, a lavaras ar plac'h koz — Marc'harid a oa he hano, mamm-goz ar bugel, mamm e dad — red eo mont. Ar pôtr a ranko bea badeet, hag ar vamm sebeliet... Ne zebro ket ac'hanomp !...

Aet int o diou d'ar prespital.

Tok ! tok ! war an nor, hag ar garabasenn da zigeri.

— Petra a c'hoarvez ganeoc'h, Marc'harid ?... Petra a fell d'eoc'h ?...

— Er gêr eman an ôtrou person, Franseza ?

— Ya. Antreit en ti, eme ar garabasenn, eul Leonardez talfasek, eun dorgosenn a blac'h, teo ha ledan. Antreit, antreit.

Dirak an ôtrou person, abaf an diou blac'h, ken abaf ha na gredent digeri o ginou. Rust a oa an ôtrou person, den a zoare, mat d'ar paour, met striz war al lezenn. Leonard a oa, hag o paouez erruout er vro : ne anavee ket c'hoaz holl tud e barroz. Ha c'houi a oar : al Leonard pôtr rok mar gê, gwall goaper eo an Tregeriad, hag an eil atao en disfi eus egile.

— Eur maleür bras, ôtrou person, eme Marc'harid... Janedig a zo marvet en noz-man... Janedig, Janedig Tanguy...

— Ah !

— E-tro diou ha teir eur...

— Ah ! eme adarre an ôtrou person.

— Ha war he lerc'h e tilez eur mabig... Pegoulz e vo grêt ar vadeiant, pegoulz an interamant ?...

— Ar vadeziant, goude ar c'huz-heol, evelato, Marc'harid, c'houi 'oar, badeziant ar re vastard. An interamant, n'ouzoun ket, evelato... Maro hep anzav he fec'hed, maro hep sakramant !... Skouer fall d'an holl verc'hed yaouank... skouer fall d'an holl dud ar barrez.

— Petra 'vo grêt, ôtrou person ?

— Digasit ar pôtr d'ar vadeziant d'an abardaez, evelato, ar vamm en korn ar vered. Marc'harid, c'houi a dle gouzout petra

da ober diouz ar paotrig; hervez m'am eus bet klevet, mab ho mab ez eo.

Ha Marc'harid, soublet ganti he fenn, kuzet en he jobilinenn, a ouele goustadik.

— Ya, ôtrou person.

— Evelato savit anezan en doujans an Aotrou Doue.

— Ya, ya, ôtrou person.

— Ha gras d'ezan na heulio ket roudou e berc'hen ! Grit dioutan, dre ho kelennadurez, ar pez n'eo bet nag e dad nag e vamm.

— Kalet ar blanedenn, ôtrou person !

— Petra a fell d'eoc'h !... Pep-hini ac'hanomp a steu e hini, dindan dourn ha skoazell an Aotrou Doue.

Ar paour kêz Marc'harid, pleget dindan ar glac'har, a zistroas war he c'hiz.

Bilzig en e wele a oa kousket mat, juntret gantan ha start e zaouarnigou. En e gichen, war ar varv-skaon, e vamm lienet, diraki eur c'houlaouenn goar binniget, eur chapeled hag eur groazig kouevr entre he daouarn; ha panevet sklas ar maro en he c'herc'hen, hag an disliou war he zal, ho pije lavaret e vousc'hoarze d'he mabig bihan.

Ha Marc'harid, stouet d'an douar, a lavare dre he daerou :

— Va mabig eo, Janedig, va mabig eo !

Seblantout a eure d'ei pa zavas he daoulagad, penôs ar vamm he devoa eun tammig troet he fenn evit sellet outi, evit trugarekaat mamm h'ni he devoa kemént karet, mamm-goz he bugelig, eus he c'harante hag eus he madelez.

— Janedig, va merc'h ! va merc'h !... It gant an ôtro Doue !.. Doue d'ho digemer en e Varadoz !... It en peoc'h, Janedig, ho mab a vo va mabig !...

Ar plac'hig koz, savet en he zav, an daerou o ruilha war he diouchod, a roas eur pok d'ar vamm, serri a eure d'ei he daoulagad :

— Kousk, va merc'h, kousk ! An dud ne absolvont ket... Doue a zo madelezus !...

A-barz an abardae, archedet Janedig, Marc'harid a wiskas he mantell, ha, dindan, paket ar bugelig. Gant ar paeron hag ar vaeronez setu hi er porched. N'eo ket ar person a deuas da ober ar vadeiant : ar c'hure hag ar zakrist, ar c'hure, den a zouster hag a vadelez, ar zakrist, eur c'hamarad da dad ar pôtr.

— Petore hano, Marc'harid ?

— Yvon, Yvonig, ôtrou kure.

— Perak e son hizio ar c'hloc'h evel derc'hent eur gouel-berz ? a lavare ar person, souezet meurbed, d'e garabasenn, hag e fredone da heul ar c'hloc'h :

*Eun arc'hêl, a-berz an Aotrou,*
*A ziskennas eus an Nenvou*
*D'annons da Vari 'oa choazet*
*Evit mamm da Zalver ar bed.*

Ar zakrist an nevoa sonet an *Angelus* goude divez ar vadeiant, grêt an neus d'ar c'hleier kana ginivelez ar bugel dinamm evel hini ar gristenien all.

Goude ar vadeiant, raktal, eo bet sebeliet Janedig. Nebeud a dud o pedi evit ar paour kêz plac'h, nebeud : an amezeien hag ar c'herent. Eun toullig en korn ar vered, eun tamm douar war an arched... Na kan na diskan : ar glazou, goude an *Angelus*, da vihana, a goueas truezus, evel daerou an anken, war beiou ar vered lijennet (1) dindan denvalijenn an noz. Evel-se ar zakrist a rê gouela war be ar vamm ar c'hleier pere o devoa kanet bremaïk badeiant he mab.

Marc'harid, mantret he c'halon, he-unanik, ar pôtr dindan he mantell, a zistroas d'ar gêr. Lakaat a euro ar bugel en e gavell, hag hi, stouet d'an douar, war he daoulin noaz, a lavare en he fedenn :

— Doue da bardono d'an anaon binniget ! Doue d'o fardono ! Doue d'o digemer en e drugare !

---

(1) *Lijennet*, estompé. *Eul lijenn*, une buée. *Lijennet ê va daoulagad; lijennet ê gwer va lunedou.*

## II

### *Bilzig en ti e vamm-goz Marc'harid*

Intanvez abret a oa chomet Marc'harid gant daou vab. Tafeet he devoa bet an dienez, hag he blaz a oa c'hoaz c'houero war he c'halon. Martoloded a oant deut da vea. Al levene, eur pennadig, a skeudas war he zal. Siouaz ! he mab henan a zo bet beuet o tistrei d'ar gêr, eus a Vro-Zaoz, evit dimeï. Dimeet an daou den yaouank gant ar maro. Ha breman ! O bugelig !... Petra 'teuio da vea ? Petra ?... Koz Marc'harid !

Ar vamm-goz hag ar bugel a veve o-daouik evurus evelkent. Nebeud a dra ezomm d'ê evit bea evurus.

Deut d'ar gêr, Kola, an eil vab, an neus grêt digemer mat d'ar pôtr. Met falveout a rês d'ean dimeï d'e dro, al lez a rê, eur pennad mat a oa, da eur plac'hig yaouank, koant ha seder, Izabel-Môn Gerael. Enkrez kuzet en kalon ar vamm-goz. Hag he mabig ?... Da ze an eured, ar bugel an nevoa e zaou vlâ echu. Pôtr strij (1), brizardennou e-leiz e dal, war e zioujod, war e fri togn; eur pennad bleo melen dioutan, ha lemm e lagad gwer-c'hlas digor ha frank. Koant ar pôtr ? Ket; seder ha dever ennan.

Ifig a rê e vamm-goz outan. Penôs Ifig a droas en Bilzig ? Ar pôtr n'oa ket evit digej mat e hano : Ifig... Izig... Dizig... Bizig... E eontr Kola a gavas ar gir a speg, a zalc'h, hag a c'halvas anean Bilzig, Bilzig ac'han, Bilzig alese, ar pôtr atao da heul e eontr. Heman, dre garante evit e vreur, hag ive evit ar bugel, a c'hoarie gantan, a save anean en êr, a lakae anean war varc'h war e skoa, hag ar pôtr evurus a c'hoarze. Bilzig ! Bilzig !

Ma ! abaoe eo bet ar pôtr hanvet gant an holl Bilzig, e leshano

---

(1) *Strij*, malingre, chétif.

a deuas da vea e hano, ha nebeud a dud ar bourk a vije bet kât da rei d'ean e wir hano : Bilzig a oa, Bilzig a chomo.

Mat evit ar pôtr a oa ive Izabel; ha Bilzig a garie anei. Kement hag e vamm-goz ? Nann. Evelkent e karie anei mat, hag he gwaz muioc'h-mui. Hag heman, pa wele ar pôtr o c'hoari en e gichen, a zelle eus e vamm hag a lavare d'ei ha d'e wreg :

— Sellet, sellet 'ta !... E dad eo, henvel-beo eo outan. N'oc'h ket evit e nac'h, mamm Marc'harid : ho mabig bihan eo, hep douetans ebet.

Da a oa da galon ar vamm-goz klevet ar c'homzou-ze eus peurz he mab yaouank.

Izabel ive en em gustume da welet ar pôtr en ti, o c'hoari, o c'hoarzin, o ouela, o trei en-dro d'eï, ha, pa c'hanas he c'henta bugel, eur bôtrez, Madelen, Bilzig eviti a chomás he mab henan hag evit ar pôtr, Izabel a oa e vamm, Marc'harid e vammig-koz.

Eur goanvez, houman a dapas aoned (1) war an ôd, e-pad ar bezina : klanv, gwall-glanv, Marc'harid, eiz de goude, a ca maro. Kent mervel, Marc'harid a zalc'has ar pôtr, en he c'hichen, e-tal he gwele, he dorn war e benn. Pemp blâ an nevoa d'ar c'houlz-ze.

— Bez sentus, va mabig, anaoudek, va mabig bihan, en kenver da vamm Izabel ha da eontr; karantezus, va mabig... Izabel a vo da vamm... atao, atao... n'eo ket 'ta, Izabel ?...

— Oh ! ya, mamm Marc'harid.

— Bennoz Doue d'ec'h, Izabel... Doue ho pinnigo !... Trugarezus en kenver an emzivad. Izabel... Skoazell ha dorn d'am bugelig...

Hag o-daou, Kola hag Izabel, o devoa grêt d'o mamm ar bromesa da vaga ar pôtr ha da zevel anean evel unan eus o bugale...

Keun da Vilzig d'e vamm-goz, ha dourek e ouelas; bugelig a oa, hag ar c'heun, ar glac'har abret a zil a-dreuz evor ar vugale. C'hoari a rê gant e c'hoar Madelen, luskellat a rê e vreur

---

(1) *Aoned,* froid.

bihan neve c'hanet, Yannig, ha seder adarre ar pôtr. Dizevor ? ne voe ket : bugelig.

Rankout a eure ôc'h an ti mont adarre war ar mor : red e oa d'ean beva e diegez. Aet eo d'an Haor-Nevez. Eun tammig arc'hant a zigasas d'ar gêr, kent kuitaat ar porz. Hag abaoe... abaoe... Displijadur, dienez, enkrez e-barz an ti... Poan da Izabel evit pourvei d'he bugale. Lavaret ho pije penôs ar pôtr a c'houzanve tristidigez e vamm, hen diagent ken seder, atao o sutellat, o kana, breman gant Madelen ha Yannig, pluchet en eur c'hogn bennak, sioul, sioul, evel aon d'ean pa wele e vamm ankeniet, an dour war he daoulagad. N'oa ket, hep abeg, ankeniet Izabel : tri vugel he devoa, unan all ac'h a da c'henel, brazez aüb (1) e oa; ha Katellig eun nozvez a deuas er bed.

En ampoent ma wilioudas Izabel, dre ar bourk e rede ar brud penôs lestr Kola Fanch ar Guez a oa bet kollet, korf ha madou hag all. Punse an nevoa grêt, en eun tu bennak, war ôchou mor ar Su. Gwir ? gaou ? Den ne ouie. Ar c'heloiou a gerz, a red buan, ha dreist-holl ar c'heloiou fall. Hag eun nebeud devejou goude ma oa bet Izabel en iliz, an ôtrou person a deuas d'he c'haout : war var e oa ar paour kêz plac'h, abaoe eur pennad amzer, ha, pa welas ar person oc'h antreal e-barz an ti :

— Goût a ouzon, ôtrou person !... Goût a ouzon !... (hag e koueas war an oaled, liou ar maro en he c'herc'hen)... Goût a ran, ôtrou person !...

— Doue ho sikouro, Izabel !... Ne zilez ket e vugel reuzeudik : skuilha a ra e vadelez war e grouadur glac'haret... Doujet d'e youl, Izabel... Pedit anezan da rei d'eoc'h e skoazell...

— O va fried, va fried paour, va fried kêz !... True, va Doue !... True !... a zamante Izabel, he bugaligou en-dro d'ei o ouela. True, va Doue !... evit va fevar bugelig, va fevar bugelig emzivad !...

— Evite, nerz kalon ho pezo, Izabel, evit ho pugaligou, a lavare d'ei an ôtrou person.

---

(1) *Brazez aüb*, lourdement enceinte, enceinte très avancée.

Paour kêz bugaligou !...

An amezeien, aketus eus glac'har hag enkrez an intanvez, a deue d'he c'hlemm, d'he c'huzulia, d'he alia.

— Kalet eo ho planedenn, Izabel !... Pevar bugelig !... Intanvez !... paour kêz ! N'eo ket a-walc'h koll an dud, hag ar re a chom war o lerc'h !... Pevar bugel ha bara da rei d'ê ?...

— Evelkent unan a re ho peus, Izabel, eme unan eus ar glufaned. Kasit anean war ar mêz, pe d'an hospital; nan eo d'ec'h na kar na par...

— Ya, ya, kasit anean d'an hospital : bravoc'h e vo d'ean eno, ha c'houi ho po unan a nebeutoc'h da vaga... Anez da ze ?... Dour ho po da eva, dour a zo er puns. Bara ? a belec'h ? Salver Jezuz, a belec'h ?...

Bilzig a zelaoue, hag a gleve prezegenn ar gwrage, en-dro da Izabel. Sellet a eure etrezeg e vamm. Hounvan goustadik a chachas ar pôtr beteg enni, Madelen ha Yannig a oa krog en he davanjer, Katellig a oa kousket en he c'havell :

— Evurus, maleürus, eme Izabel dre he daerou, unanet omp bet gant Doue, unanet e vevfomp hag e varvfomp !...

Ha daerou ar vugale, mesket gant daerou ar vamm, a ziellas an testeni.

## III

### *Tiegez Izabel*

Izabel a oa plac'h a benn hag a galon. Red eo d'ei beva, arabad eo d'ei en em leuskel da vont gant ar glac'har. Nann ! nann ! Red eo d'ei delc'her penn, enebi, stourm, gounit he bara hag hini he bugale.

An daou vihanan er gêr, hi gant Bilzig ha Madelen ac'h aio d'an ôd, da vigorneta, da goukousa (1), da veskla, ha, pa vo mareou bras, da ormela ha da deureuka (2). Ar c'hregen dastumet, hi ac'h aio d'o gwerza, war ar mêz, da Wimaek, da Lanmeur, da Blouigno ha da Werrand. Eur bouteg war he fenn, Izabel ac'h ê, dre ar c'homananchou, ar vereriou hag ar bourkou, ha, peurvuia gwerzet he boutegad, e teue ganti en distro pastellouigou kig, eun tamm lard-teu, eur vozadennig vleud, eur gôlenn-bome, eun irvinenn, hag, en he godell, eur gwennegig bennak.

E-pad ma vije oc'h ober he zro, Bilzig a dôle evez d'ar re all.

— N'o c'huita ket, n'o zilez ket ! a gemenne Izabel d'ar pôtr. Ro he sugell da Gatellig... gwisk e zilhad da Yannig... ha tôl evez mad d'ê... Diwall anê !...

Nec'hamant d'ar vamm, evel just, ha n'oa ket hep abeg. A-rôk kuitaat an ti, Izabel a roe d'ar vugale peb a skudellad vad a zoubenn al lard, trawalc'h evit mont betek kreiste, da Gatellig e roe da zena.

Aet ar vamm en he hent...

Pa zihune ar bôtrezig, Bilzig a roe d'ei he sugell, ha, pa ouele, e luskelle anei, hag, evit he lakaat da devel, goustadik e kane d'ei, evel d'ar vugaligou, ar ganaouennig :

---

(1) *Koukous*, col., coques (sg. *-enn*) ; *koukousa*, chercher des coques.

(2) *Teureug*, col., oursins (sg. *-enn*) ; *teureuga*, chercher des oursins.

*Tao ! tao ! bihanig,*
*Ha me a gano d'it,*
*Na da c'hortoz da vammig*
*Da rei bronnig d'it.*
*Da vammig 'zo danserez,*
*Da dadig 'zo meoier,*
*Ha te ha me, bihanig,*
*A ranko chom er gêr.*

Pa vije brao an amzer, kousket Katellig en he c'havell, tomm an heol, Bilzig hag an daou all ac'h ê da c'hoari war an ôd, en trêz, gant ar vugale all. Ha da redek, da c'hourenn, da vera o c'horf hag o dilhad (1). Eur wech an amzer, Bilzig a deue da welet hag-en a oa dihun ar bôtrez. Hag adarre d'an trêz. Naon d'ê ha skuiz, neuze an trikon toutek (2) a deue d'ar gêr, hag, a-wechou, o mamm a vije er gêr o c'hortoz. Droug a oa enni pa gave he hini diwea o voac'hal hag o c'harmi, sklaset he zreid en he gwele. Met gourdrouz ha gourc'hemenn a dreuz buan penn eur pôtr na nao na dek vlâ, hag, antronoz vintin, n'he dije ket Izabel pignet ar c'hra, gant he boutegad meskl, ma vije Bilzig hag an daou all oc'h heul kanfarted ar bourk. Madelen ha Yannig a chache anean gante.

— Deus, Bilzig, deus... Katellig ne zihuno ket !...

Ha Bilzig en em leuske da vont, a-enep urz ha gourc'hemenn e vamm. Houman n'oa ket nec'het da welet he bugale o redek dre ar bourk, rak, pa 'c'h ê abret eus ar beure da werza he boutegad, peurliesa n'he dije ket amzer da gempenn anê.

Pa chome er gêr, e roe d'ê he ôtre da vont da c'hoari gant ar re all, e-pad ma vije oc'h ober he ziegez. Neuze e vije skubet an

---

(1) *Mera o c'horf hag o dilhad*, expression courante pour dire que les enfants se battaient et déchiraient leurs habits.

(2) *Trikon toutek. Trikon*, trio. (Cf. *an trikon a zo ganeoc'h ?* Vous avez les trois rois?... expression des joueurs de cartes). — *Toutek*, craintif, honteux, confus, comme l'enfant qui, ayant commis une faute, vient quand on l'appelle, mais *toutek*, confus.

ti, gwalc'het an dilhad, puret an anne, dreset ar brageier, al lêreier, an hivizou, ar rochedou, neuze e vije gwalc'het o dioujod, o daouarn, kribet o bleo d'ar vugale; hag evel-se an ti hag ar vugale a vije kempennet pa chome ar vamm er gêr.

Pa vije divalo an amzer, c'hoant n'o doa ket ar vugale da vont da redek. Bilzig, aketus da zelc'her dever enne, a gane d'ê, a c'hoarie gante; pecherou (1) a rê da Gatellig evit he delc'her sioul ha seder. Tapout a rê troad klei ar bôtrez hag e c'harlinke d'ei seul he zroad :

— Heman eo ar pradig e-lec'h m'an nevoa peuret ar c'hadig !

Entre e viz-meud hag e viz-yod e save biz-meud troad Katellig, ha deus an eil d'egile :

*Heman hen gwelas,*
*Heman hen redas,*
*Heman hen tapas,*
*Heman hen debas !*

Ha, pa errue gant ar biz-bihan :

*Heman eo ar bizig bihan bihan bihan kamm*
*An nevoa bet tamm digant e vamm,*
*Tamm digant e vamm !...*

Hag e c'harlinke d'ei seul he zroad, ha Katellig a c'hoarze, a c'hoarze ken a reude, hag ar re all evelti.

— Gra d'eomp breman eur c'hoari all ! a lavare Madelen.

Aliës e teue bugale an amezeien da c'hoari gante, ha pep-hini a roe e ali.

— Bia bia bia la !

— Nann ! nann !... ar galafeterenn !

— Al logodennig ! a lavare unan all.

---

(1) *Pecherou*, caresses.

— Alo ! eme Bilzig : Bia bia bia la... Lakit aman war an dôl pep-hini e viz-yod en e zav.

Grêt gante eur c'helc'h ha ledan, Bilzig a droe e viz en kreiz, en eur lavaret :

*Bia bia bia la*
*Piou a yelo da gika ?*
*« C'est la brunik »*
*A Bempoulik*
*A deus torret he askellig.*
*Rastell, dirastell,*
*Tenn da viz er-mêz ar ganell*
*Pe m'en troc'ho gant va c'hontell.*

Gwaz d'an hini a vije tapet d'ean e viz ! Pinijenn d'ean ha petore pinijenn ?... Mont da bokat dek gwech d'an drezenn-bod pe d'ar billig, da denna gwin eus an treust, da fluta moc'h munud. Pinijenn ar bôtrezed ne vije ket ken kalet.

Skuiza a rê buan ar vugale gant eur c'hoari, ha da unan all. Ar galafeterenn !...

Madelen a ziskroge ar sklisenn eus an tach, eur bôtrez a azee war an oaled; ar pôtr, a vije dindan, a lakae e benn war barlenn ar bôtrez, stignet mat e vragou war e bensou. Hag an tôliou sklisenn da sklokal d'ean war e reor. Dao d'ean hep droug na poan !

*Breven, breven, mab da vreven,*
*Gant piou eman ar galafeterenn ?*

Hag ar sklisenn a rede eus an eil dorn d'egile. Ha c'hoarzadeg, va Doue ! pa na zivine ket gant piou e vije ar sklisenn.

Goude e teue tro c'hoari al logodennig. Boz war voz uhel uhelloc'h c'hoaz ar vugale a zave o daouarn.

— Pelec'h aet al logodennig eus an toull-man ?

— En toull all.

Hag evel-se beteg an hini diwean.

— Pelec'h aet al logodennig eus an toull-man ?

— En toull ar bern plouz.

— Pelec'h aet ar bern plouz ?

— Devet gant an tan.

— Pelec'h aet an tan ?

— Lac'het gant an dour.

— Pelec'h aet an dour ?

— Evet gant an ejenned.

— Pelec'h aet an ejenned ?

— Da glask peb a vaz skô da ganna gwreg ar gô ! gwreg ar gô !

Ha pep-hini da skei war daouarn an eil egile. Ha skrijadeg, c'hoarzadeg !

Hag evel-se a dremene an amzer pa vije divalo, keit ha ma vije Izabel o werza he boutegad kregen.

Pa vije brao ? Ac'han ! pa vije brao ?... Salver Jezuz binniget ! Al laboused aet da nij, ankouaet gourc'hemennou ar vamm, ankouaet he urzou; an heol, an trêz, ar mor, ar bagou, ar c'hoariou ha me oar pegement a draou all a entize, a heskine o c'hoant. Fall a rênt, arabad eo lavaret nann. Siouaz ! Otrou Doue, hon zikourit, miret na 'c'h afemp hon-unan da goll warlerc'h ar mennoziou goullo, ar pedennou didal am eump bet dibunet dirak ho furnez !

War ledander ar bed, en donder an nenvou, na kavet hoc'h eus-hu eur galloud nerzus a-walc'h evit trec'hi war ar c'hoant ? Krenv eo ar garante, a lavarer, ken krenv hag ar maro ! Ha pegen muioc'h hon holl zechou all !... Klevit anê, mad pe fall, en-dro d'ho kalon, o kana, o richana, o klemm, o c'hourdrouz, o c'hourc'hemenn pe o pedi. Enebi a rit-hu oute ? Trec'het hoc'h eus-hu war darn anê ?... Selaouit, ha na glevit-hu ket eur vouezig flour o kana he c'hanaouennig ? Dinerza a ra ho kalon hag ho spered, ha setu c'houi goneet, goustadik, goustadik e c'hed,

d'e heul, war an hent iè (1), met ken lufr, ken ramplus ar blijadurezou ! Distrei war ho kiz a fell d' ec'h ? Rampla a ra ho troad, n'oc'h ket evit enebi, c'houi, koulskoude, den a skiant, marteze den fur. Hag e fell d'ec'h penôs eur bugel evel Bilzig. eur pôtrig dibreder, a vefe evit harza eus e c'hoantegeziou, eus e siou, eus e dechou pe eus e heugennou (2). Kri a vefe al lezenn evit eur bugel, leusk (3) ha dall evidoc'h-hu, tud a bouez hag a oad ?...

Eun devez 'ta, Bilzig ac'h ês gant ar re all da c'hoari, ha. pa erruas ar vamm, goullo an ti : droug enni, evel just, skuiz e oa hag o paouez klevet tamall he bugale da vea bet, gant kanfarted all ar bourk, o laerez piz ha fao en park ar Mestrezek. Ha bec'h war Bilzig !

— Penôs, mic'hiek, foreant (4) 'zo ac'hanout, o laerez out bet, ne peus-te ket a vez ?... E-lec'h tôler evez d'ar re vihan, ec'h ez gante da redek, da dourvarc'hat (5) ; gante ec'h ez er bagou bihan me oar, beui a ri anê !...

Hag en gwirione, re aïes, pa ne vije ket o mamm er gêr, e weled anê o ruzata war ar gerreg, o c'haloupat war an ôd, gleb-dour-teil, pe o ruza o boutou, leun a frigas hag a fank war an henchou.

Evelkent gaou a oa bet lavaret d'ar vamm : pizenn na favenn n'o devoa tafeet en de-se ; met kaer an nevoa bet Bilzig hag an daou all stourm ouz o mamm e oant bet tamallet hep abeg, Izabel a dapas krog en eun tamm kordenn voan.

— N'am skoit ket, mamm Izabel, me ho ped, n'am skoit ket, en han' Doue, nan in ken d'an trêz, me 'chomo er gêr.

Ne anzavas ket penôs, pa zileze an ti, peurliesa e vije evit

---

(1) *Hent iè,* route joyeuse, facile, gaie.

(2) *Heugenn,* idée subite, caprice.

(3) *Leusk,* indifférent. Cf. *laosk.*

(4) *Foreant* ou *forean,* vagabond, voyou.

(5) *Tourvarc'hat,* vagabonder comme les enfants, courir d'un endroit à un autre, sauter.

ober plijadur d'e c'hoar ha d'e vreur. Hen ne c'hoarie ket, ral e vije, Katellig atao gantan war e choug. Izabel en em douete a gement-se : eun tôlig pe daou he deus roet d'ar pôtr, truez d'ei outan.

— Paour kêz bugel reuzeudik !

Ha, gant korn he davanjer, e sec'has e zaerou :

— Paour kêz bugel !

Eur pokig d'ean. Hag ar pôtr :

— O mamm Izabel !

Hag e ouele gwalc'h e galon.

Ne raio ken, nann, ne raio ken, a-grenn, er gêr e chomo, nan aio ken er bagou, nan aio ken da c'haloupat. Gant e vreur hag e c'hoarezed, en trêz e c'hoario, pa vo brao, hag er gêr pa vo divalo. Touet an neus, krainchet an neus en e zorn dehou, ha savet ancan dirag ar groaz. Pôtr a galon hag a zoare, met, siouaz ! nemet eur bugelig nan eo ! Ha petra a fell d'ec'h ? Eur pôtr dek vlâ nan eo ket evelkent eun den grêt. Kalon vad an nevoa, karantezus e-kenver e vamm, e vreur hag e c'hoarezed; karet a rê anê a-greiz e galon : siouaz ! ankouaüs e oa: ha, pa vije brao an amzer, tomm an heol, pa wele ar vugale all o c'hoari en trêz pe er vourk, kelennou, urziou, gourc'hemennou Izabel a-nebeudou a zile dre e c'houn.

— Deus da c'hoari ! a lavare d'ean ar ganfarted all.

— Demp d'an trêz, Bilzig ! a c'hourgomze Madelen ha Yannig.

— Brao a vo du-hont, war an trêz, c'hoari gant ar re all ! a c'houeze d'ean, en e skouarn, huanadenn ar c'hoantegez.

Ha Bilzig, nebeud ha nebeud goneet, Katellig war e choug, an daou all oc'h e heul, ha d'an trêz, ha da c'hoari. Rebech a ra d'ean e gonsians. Oh ! ne vo ket pell : bremaïk, dioustu e vo distro. Bremaïk, dioustu, pegoulz ? Ankounac'haet an amzer dremenet. Ankounac'haet, oh ! na pebez gir ! O ankounac'h, evurus an hini a zarempredez, evurus an ene war pehini ec'h eus displeget da vrumenn madelezus.

Ankounac'h, bugelig Doue, pleg da ziouaskell, deus war va barlenn, harp da benn war va c'halon, deus ha me a gano d'it.

Luskellet gant va c'hanaouenn, kanaouenn va buhe tremenet, serr da zaoulagad, kousk, bugelig, kousk da benn war va c'halon.

Chom aze, evit miret na deufe ar c'houn, eus goueled va evor, ar c'houn goaper ha chifus da ziskouel d'in gant e viz, war an hent am eus heuliet, ar vleuennou pere n'am eus ket bet kuntuilhet, ar frouez mad ha dourek pere am eus bet disprizet. Kousk war va barlenn, ankounac'h, bugelig Doue, evit na deuio ken ar c'houn... Ha koulskoude, koulskoude, dihun, ankounac'h, dihun, dihun !... Sav war da ziouaskell, kea ! kea ! lez, lez ar c'houn, ya, lez ar c'houn da sklerijenna va mennoz

Na da guz-heol e vuhe, piou na gar, a-rôk mont da gousket, lezel ar c'houn da vleina e spered a-us e zevejou evurus ? Ha, war dachenn ledan ar vuhe, piou na gar, eur wech c'hoaz, dibaba e-touez ar vleuniou dic'houez ar vleuennigou a c'houez mad, pere o deus sklerijennet e hent ha sederaet e galon ?...

## IV

### *Bilzig ha per en ôtrou person*

Bilzig, ankouaet 'ta gantan e le, eun devez, brao an amzer anei, aet Izabel en hent, Katellig war e skoa, Yannig krog en e zorn, ha Madelen war e lerc'h, ac'h ês d'an trêz.

Eun toullad mat a ganfarted a oa eno unanet, pôtred ha merc'hed; darn a oa o c'hoari patati, darn all o c'hourenn; ar merc'hed, darn anê en o fluch, a c'hoarie eiz meinigou, hag ar re all gant tri pe bevar bôtr a oa o c'hoari mouchig-dall.

E-pad eun diskuizadenn, unan eus ar bôtred a lavaras :

— Klevit 'ta; ar Pôtr-ru, dec'h d'abardae, a zo bet e gweenn ber an ôtrou person... Dare eo ar per, ha mat; ar Pôtr-ru a roas unan d'in da dafea... Mat !

— Eomp, eme Fieg ar Moal, eomp da dafea anê !... Ar person n'eman ket er gêr, gwelet am eus anean, hen hag e gure, o sevel gant ar c'hra. Aet int, marvad, da leina d'ar maner.

— Ar garabasenn, eme unan all, a zo o kanna, e-tal lenn-C'hirek, ha Pipi, ki ar presbital, a zo ganti !

— Eomp da dafea ar per !

— Ya, ha ma vemp tapet o laerez ? eme Bilzig.

— Tapet ? diod 'zo ac'hanout !... Gant piou ?... N'eus den en ti, eomp !... Aon ac'h eus te, marteze ?...

— Aon, me ?... aon, me ?...

Aet int pôtred ha merc'hed hag all, a-hed an ôd, evit na vijent ket gwelet, betek garz skô ar presbital. Daou, ar re hardian, Jojo hag ar Pôtr-ru, a grapas er weenn, darn abafoc'h; finoc'h marteze, a guntuilhe hag a zebre spezard, kastrilhez da c'hortoz ar per; darn all gant ar merc'hed a azeas war ar voger. Pep-hini a oa krog : mat per an ôtrou person.

Erruout a eure, d'e dro, Bilzig gant an tri all.

— Mat ar per, pôtr ! Mat ar spezard ! Mat ar c'hastrilhez !

— Ro d'emp peb a hini, Jojo ! eme Bilzig.

— Tôl d'ê peb a hini, a grias Oulier da Jojo, peb a hini !

— Dal !

Ha Jojo a stlapas eur vozad da Vilzig. Roet a zo bet d'ê ive eun toullad spezard, ha da Vadalen eur c'hodellad kastrilhez. Hag holl evurus, ankouaet gante o laeronsi, ha trefuet, krial a rênt, ha c'hoarz'in ha skrijal ! Kement ha ker bihan, ken ma deuas ar zakrist koz, hanter bouar koulskoude, d'o c'hlevet. Heman a oa deut d'ar presbital, da ober petra ?... kent mont da zon an Angelus. Na padal ma welas ar bôtred el liorz, hag hen da grial, diwar-bouez e benn :

— Al laer ! al laer !

Eun troad skubellenn en eun dorn, eun dreujenn gôl en egile, hag hen d'ar bôtred, d'al laeron.

Ar re-man a oa skanv o zreid. Houp ! Eul lamm, ha d'an traon eus ar weenn, eul lamm all, ha, dreist ar voger, pe a-dreuz ar c'harz, er-mêz al liorz. Ha da redek !...

Darn anê evelkent an neus tiet ar zakrist. Piou ?... ar re gablus ?... Ya marteze... Bilzig hag e drikon.

Pa weljont ar zakrist, eun troc'had baz gantan en pep dorn hag hen o youc'hal forz e vuhe : « Al laer ! » an tri vugel spontet, a deuas da glask skoazell ha repu digant o breur Bilzig, aon d'ê. Ha Bilzig hualet, sparlet gante, a chomas eno, sonnet dirak ar zakrist. Ha ! ma vije bet e-unan !... Ya, met n'oa ket e-unan.

Chom a eure 'ta Bilzig gant e vreur hag e ziou c'hoar, ha, pa lakaas ar zakrist e zorn d'ean war e skoa, na troad na dorn ne finvas.

— Ac'hanta 'ta, marmoujen ! mic'hieien ! boued ar gounnar !...

O fevar int aet gant ar zakrist.

— N'eo ket me ! n'eo ket me ! a valbouzenne Bilzig.

— Hen ! hen ! hen ! a c'hlaourenne an tri all.

Pevar maltoutier a oa o c'hoari pilpot, 'hed moger ar vered, dirak dor-dal ar presbital. Pa glevjont ar zakrist o krial : « Al

laer ! » buan ha buan o deus dilezet an tôl, daoust d'ean da vea jil ha da vea arc'hant (tri dôl zao !) war ar vil (1). An nor a oa morailhet, met kement a dôliou-treid o deus roet d'ei, ken m'o deus hi torret. Gwelet gante al laeron : Bilzig, Katellig war e choug, Yannig krog en e zorn dehou, ha Madelen krog en e borpant, hag o fevar o vlejal evel pevar loue. Hag ar zakrist eun tamm foueltrenn baz gantan en pep dorn, oc'h heul e laeron. Ar valtouterien, souezet holl dirak eun hevelep arvest, n'int ket bet evit miret da c'hoarzin, ken a reudent :

— Al laeron ! al laeron !

Ar zakrist, dirak an nor didalbennet :

— Santez Vari, mamm da Zoue !... Petra 'lavaro an ôtrou person ?...

Darbet eo bet d'ean sempla, an dreujenn gôl a goueas eus e zorn.

P'o deus bet klevet hano eus an ôtrou person, ar valtou terien, peurvuia lanchennet mat koulskoude, peg o zeod eus o staon, ha kuit ha buan. An ôtrou person !...

Petra 'raio ar zakrist gant e laeron ? Kreiste eo, poent eo d'ean mont da zon an Angelus.

Eur grabanad da Vilzig, eun tôl-troad d'ean en e reor :

— Marmouz fall ! louidik... me 'lavaro d'an ôtrou person !

Ha Bilzig, seder meurbed, a deuas d'ar gêr, paeet en nevoa ha mat, e berenn. Echu ar gôz. Echu ar gôz ?...

Souezet an ôtrou person dirak dor-dal ar presbital

— Torret an nor ! a vousgomze ar person.

— Torret an nor ! a fredone ar c'hure.

Ar garabasenn, distro eus 'tal al lenn, a deuas da gaout he ôtrone :

— Petra 'zo c'hoarvezet, Franseza ?

— Al laer ! al laer ! ôtrou person.

— Al laer en deus torret an nor ?

---

(1) Au jeu de la galoche, quand le palet et la galoche (*ar vil*) se touchent, le coup est déclaré *nul* : *jil an tôl*.

— Nann, ôtrou person.

— Piou 'ta !... piou ?

— Ar valtouterien.

— Ar valtouterien ? eme ar person, strafilhet holl.

— Ya, hag ar zakrist.

— Ar zakrist ?... Petra ? Ar zakrist !... Torret va dor !... A! laer, ar valtouterien, ar zakrist, evelato petra 'zo c'hoarvezet aman ?

Ar zakrist an nevoa gwelet ar person hag ar c'hure o tiskenn d'ar bourk, buan ha buan e tilezas e stern gw'ader, hasta a rês affo da zont da gonta d'è an doare. Penn-da-benn an neus displeget anei dirag an ôtrou person...

Aet int ar person, ar c'hure ar zakrist, ar garabasenn hag, evel just, Pipi war o lerc'h, d'al liorz. Pebez arvest ! Hijet ar weenn ber, mac'het an douar tro-war-dro, flastret ar c'harotez, an ognon, ar pour, an irvin, kuntuilhet ha dideliet ar c'hassi, ar c'hastrilhez hag ar spezard.

Droug en ôtrou person, ken a verve :

— Piou ?

— Kanfarted ar bourk, ôtrou person ! eme ar zakrist.

— Piou ? piou ?

— Bilzig a oa gante, n' oa ket el liorz evelkent, en diavêz e oa : flatal a raio ar re all.

— It d'hen kerc'hat, ha d'gasit anezan ganeoc'h !

Ar person an nevoa tremenet eun hanter devez, laouen meurbed, en ti an ôtrou Kont. Eul lein vat an nevoa debret : istr, eun alumenn viou, eur pesk (eun doulboudenn) (1), eun tamm kig-loue poazet en amann, hag, evit an divez, eun tamm gwastell ar Rouane, jistr mat ha gwin Bourdel da eva, ha kafe goude lein... N'oa ket figus an ôtrou person ! Bilzig, ma vije bet eno, en e lec'h, an nije bet labouret mat ive eus tôl an ôtrou Kont.

---

(1) *Toulboudenn,* turbot.

hirr ha lemm meurbed a oa e zent, doun e gof ha direvus (1). Ya, met n'oa ket bet pedet d'ar pred, paour kêz Bilzig !

An ôtrou person 'ta a oa evurus meurbed o tistrei d'ar gêr; hag eun toullad kanfarted...

Setu ar zakrist ha Bilzig : heman a grene en e bilhou.

— Ac'hanta 'ta, pôtr, eme an ôtrou person, ha divergont te eo al laer ?

— N'eo ket me, ôtrou person.

— Piou 'ta ?

— N'eo ket me.

— Evelato piou ? Lavar piou.

Kaer an neus bet an ôtrou person goulenn digant ar pôtr piou a oa al laer pe al laeron, hano ebet na dennas dioutan.

— Taol't anezan er-meaz evelato !

An neventi-man en em skignas dre ar bourk : al laer a zo bet er presbital !

An ôtrou Kont, p'hen klevas, a deuas da c'hoût an doare.

— Laerez an ôtrou person !...

An ôtrou a lavaras d'e vevel :

— Buan, it da gerc'hat barner Tremedern. Arabad eo leuskel ar ganfarted da ober o fennou skanv, red eo rei d'ê eur gentel hag a bego dioute. Gwialenn ar barner a deuio a-benn anê.

Barner an ôtrou, an ôtrou Kerjantjili, eur pôtr yaouank koz viret, a oa anaveet gant an holl, ha dreist-holl gant kanfarted ar vro; hag heman ive a anavee mat anê, ne oa ket evit o anduri dirag e zaoulagad. Goap a rênt outan, p'an nije evet eun dakadennig, eur bannac'hig a re (hag alïes ar bôtred o devoa abeg da ober goap outan); difreza a rênt anean : monkus (2) a oa eun tammig; ha, pa vije tommet mat d'ar pôtr koz, e redent war e lerc'h, hag ec'h ênt da ambroug anean, en eur gana :

---

(1) *Direvus,* qui mange de tout, qui ne refuse rien.

(2) *Monkus,* nasillard.

*Kerjantjili, ar barvek gwenn,*
*Galochou bras, porpant lïen.*

Esa a rê tapout anê, siouaz ! pounner a oa e c'halochou, hag ec'h ê gant e hent, en eur c'hrozmolat :

— Ar wialenn ! ar wialenn, kanfarted !

Diveo ar pôtr koz, ar vugale ne dostaent ket outan, nan ênt ket, e c'hellet va c'hredi, da c'houlenn digantan e aluzen, rak, pa zigouee d'ean tizout unan bennak anê, ac'han ! neuze ar wialenn a c'hoarie; ha, pa vije eur c'hlemm enep hini pe hini eus ar bôtred, gwir pe c'haou, ar wialenn ac'h ê en-dro. Brezel 'ta etre ar vugale hag ar barner. Kemenn an ôtrou Kont a dalvee urz d'ar pôtr koz : ar wialenn a labouro !

Ar barner a ziskennas ar c'hra gant e zaou archer : unan eus ar re-man a yeas en pep ti.

— Urz d'ar vugale da zont d'ar presbital, a-beurz an ôtrou barner !

Trefu er bourk, enkrez en kalon ar ganfarted... Ah ! mar gallfent !... Ya, met re diweat eo, ne c'hallfont ket tenna, eus fin fons o bouellou, ar per o devoa debret. Siouaz ! pell, re bell a oa erru ar per-ze. Ha pegement a blijadur o devoa gouzanvet o tastum, o kuntuilh, o tibri ar per, ar c'hastrilhez. Ha breman... Ha mar deo gwir, evel ma prezeg an ôtrou person, penôs ar binijenn a vo muchet war ar pec'hed... Ar wialenn ac'h aio war rôk.

Laouen ha seder meurbed a oa an ôtrou barner o tiskenn ar c'hra, gant e daou archer.

## V

### *Bilzig dirag ar barner*

Trouz hag enkrez er bourk; petra ec'h êr d'ober d'ar vugale ? Hag ar vugale hag o c'herent d'ar presbital.

Evel just, Bilzig a zo bet galvet ar c'henta dirag ar barner. Heman a oa azeet eus tôl ar zal vras, en e gichen, a-zehou, ar person, a-glei, ar c'hure, an daou archer, hag ar zakrist en toull an nor, hag er-mêz, el liorz, ar vugale hag o zud, war an dôl, dirag ar barner, diou wialenn ozil.

Bilzig a zellas a gorn eus ar barner, hag a-dreuz eus an d'ou wialenn.

— Lavar d'in, mabig, ha te 'zo bet er weenn ber an ôtrou person ?

— N'on ket, ôtrou.

— Ma, n'eo ket te, mabig, a zo bet tapet gant ar zakrist o tibri per ?

— Geo !

— Ar per-ze, marteze, a oa koueet o-unan ez kinou ?

Gir ebet.

— Respont, mabig, ne vo ket grêt a zroug d'it, ma vez fur... Lavar ar wirione. N'out ket bet er weenn ?

— Nann, ôtrou.

— Goût a ran, met bugale all a oa eno, ne oas-te ket, marvad, da-unan, hag anaveout mat a rez-te ar re all. Lavar piou int ?

Bilzig gir ne rannas.

— Me 'oar ervad ec'h anaveez anê, lavar piou a oa ganit, hag e vi laosket da vont, ha dustu ! Piou a oa ganit ?

— Madelen, Yannig, Katellig, ôtrou, a oa ganen.

— Digasit anê aman ! eme ar barner d'an archerien.

An tri vugelig a oa el liorz o c'hortoz o breur. An archer a dapas krog enne hag o boutas er zal.

Ar person, ar c'hure, ar zakrist, an archerien nan int ket bet evit en em viret da c'hoarzin. Ha da c'hoarzin ive ar re a oa e-barz an antre hag ar re a oa en diavêz. Ar barner ne c'hoarze ket, droug ennan, bronduet e ziouchod, fuc'hal a rê !

Eun tôl lagad a gorn d'an archer :

— Kroget ennan !... C'hoarzin goap eus ar varn, eus ar barner ! Kroget ennan !... ar wialenn !...

— N'am skoït ket, ôtrou, n'eo ket me !

— Ober goap ! goap !... Lavar piou ?

Gir na respontas ar pôtr.

Eun archer a dapas krog er wialenn.

— Piou ?... lavar piou.

— 'Lavarin ket.

— Ah ! ah ! 'lavari ket ?...

Poan a zo bet gant ar pôtr, gwevn e gorf evel eur silienn; kroget an neus gant e zent en dorn eun archer. Setu hen war an dôl, liammet troad ha dorn.

— Lavaret a ri ?...

Gir.

Eun tôl !

En êr ar wialenn a c'houiban. Eur skrijadenn !

— 'Lavarin ket ! 'lavarin ket !

Ar wialenn a bege eus kroc'hen e bensou : unan ! daou ! tri ! pevar ! pemp !

Semplet ar pôtr... Pa deuas ennan e-unan, en-dro d'ean e vreur hag e c'hoarezed o ouela, dirakan ar barner hag ar person.

— Pennek out, mabig, pennek; imor fall a zo ennout, ijin fall, 'm eus aon. Diwall, mab, diwall, ha dalc'h mat, dindan evor, ar c'homzou fur ac'h an da ziski d'it :

*Nep na zent ket eus ar stur*
*Eus ar « wialenn » a raio zur !*

— N'eo ket me ! n'eo ket me ! a advousgomze ar pôtr, en eur valbouzenni, n'eo ket me !

— Prenn da vragou, hag er-mêz !

Bilzig a grogas en dorn Katellig, an daou all d'e heul, liou ar maro en e gerc'hen. Ankeniet, e galon a lamme en e greiz, poan gantan o tenna e alan, an daerou o ruilha war e ziouchod.

War e lerc'h, pemp pe c'houec'h pôtr all o deus tafeet blaz ar wialenn; hini anê ne zalc'has penn eus ar barner. Hag hen hag ar person o deus klevet penn-da-benn an doare, klevet ive penôs Bilzig n'an nevoa bet nep peurz el laeronsi; debret an nevoa bet eur berenn, gwir eo, met skanv a oa e bec'hed, kri ar binijenn.

— N'eus forz ! eme ar barner; ken gwaz an hini a zalc'h ar zac'h hag an hini a lakaa e-barz.

Met an ôtrou person n'oa ket ken skanv e vennoz, ha meur a wech, ha pell goude, pa wele ar pôtr, a rê eun distro war an arvest c'hoariet en e zal, hag e gonsians d'ean a rebeche gwialenn ar barner. Holl bugale ar bourk an nevoa gallet donvaat, Bilzig biskoaz. Bilzig, pa wele an ôtrou person, a lakae e zorn war e bensou, ha da redek : kaout a rê d'ean, seblantout a rê d'ean e c'houzanve ar wialenn war e groc'hen.

Evit ar barner ar wialenn a oa e lezenn en kenver ar bôtred, ha na Bilzig nag e binijenn n'o devoa war daolenn e evor kleuzet o aroudenn. Dir e galon enep an drue; e-pad e vuhe a varner, gwelet an nevoa gwaz, pegen gwaz, ha gwasoc'h c'hoaz, hag e gonsians, pell amzer a oa abaoe, ne finve ken en e greiz; maro e oa ar prenvig bihan-ze dirak pinijennou ken dister : eun tôl gwialenn !...

Pa erruas Bilzig er gêr, Izabel a oa o ficha lein.

— Jezuz ! petra 'zo c'hoarveet ganec'h-hu ?

Hag ar vugale da ouela.

Izabel n'oa ket bet beteg ar presbital, goût mat a rê penôs Bilzig n'an nevoa ket laeret, ha n'oa ket deut en he c'hredenn e vije bet skourjezet. Poan galon d'ei dirak daërou he fôtr.

— Na ouelet ket, bugaligou, na ouelet ket, paour kêz pôtr !... Plega, va bugelig, pe derri !...

— N'eo ket me, mamm Izabel, n'eo ket me !...

Ha ne oad ket evit tenna netra all deus e benn. Skourjezet e oa bet hep abeg, n'an nevoa ket laeret. Debret an nevoa eur berenn, laeret n'an nevoa ket.

## VI

### *Bilzig ac'h a da glask an aluzen*

Deut an hanv, hag evit Izabel an amzer a zienez, e-pad an hanv ne ve gwerzet na meskl na bigorned : netra da c'honit er vro a-rôk an eost. Red eo d'ê beva koulskoude; mont a rafont, o-fevar, da glask an aluzen.

En Breiz-Izel, e ver mat evit ar paour, hag en pep ti e vo evitan eun tamm bara, eun tamm kig, aïes eur skudellad soubenn. Izabel 'ta a heulio ar pardoniou; en-dro devejou ar pardon (derc'hent ar pardon, de ar pardon ha de an adpardon), an ôc'h hag ar wreg a zigor frankoc'h ar yalc'h, an arc'h hag an armel. Hag evel-se Izabel a zastume tammouigou bara, eur bastellad kig bennak, bosadennou bleud hag eur gwennegig bennak, evit beva e-pad ar zizun. Gant ar pardoniou bras, an aluzennou a vije fonnusoc'h, met ne garie ket o darempredi : re a bevien a gave war an henchou hag en-dro d'an iliz. Eno en em zastume, en em unane an dibab eus an dud dilezet gant Doue.

Na bet oc'h-hu en pardon Sant-Yann-ar-Biz, pe en pardon Kernitron ? Ma ! ma n'oc'h ket bet, it, hag a welfet a bep seurt infamet... Gwelet heman mac'hagnet e holl izili, hen-hont astennet a-hed e gorf war hent ar belerined, a glemm, a derm, klevet-hen o huanadi war e wall blanedenn : « O ! pet true eus eur paour kêz !... O ! pet true !... » Hennez, azeet harp eus ar c'hleun, e flac'hou en e gichen, euzus da welet, a ziskouez e ziouhar debret gant ar gouliou hag ar c'hontron : « Sellit a drue eus eun den reuzeudik, c'houi pere a zo yac'h ha divac'hagn ». Darn all, tort a bep tu, kamm, jilgamm, pengamm, a jale, a huanade, a glemme, a derme gwasoc'h-gwaz an eil eget egile, evit dispega deus yalc'h ar belerined eun diner, eur gwennegig bennak marteze.

Deut an noz, tort, kamm ha pengamm ha da redek, ankouaet

gante o c'houliou, o c'hlenvejou, o siou. Ha neuze, e-pad an noz, ho pije gwelet anê, merc'hed, gwazed ha bugale hag all, o tibri, oc'h eva, evel da valarje, ar c'hig, ar bara, ar jistr, ar gwin-ardant, goneet gant o fedennou hag o c'hlemmou...

E-pad ma eo bet Izabel o tarempredi ar pardoniou, Bilzig a rês anaoudegez gant bugale ar bevien all, ha gante e tiskas eun toullad troiou kaer : penôs e vije goulennet an aluzen, pa vije gwreg an ti he-unan er gêr, ha penôs pa vije tud all ganti; penôs, hep dispign gwenneg, prena eur vouchenn bara gwenn war dôl ar stal; ha, p'o dije c'hoant kerent pe berc'hen ar vugale da zibri gad pe c'honifl, penôs stigna antell pe las er c'hirjer dre belec'h e tremene an anevaled gouez. Disket an nevoa ive en em bilat, hag, a-barz eun nebeudig, hini anê ne oa ken skanv a droad, ken prím a zorn, ha píladeg anei (ha ze alïesoc'h eget bemde) ral e vije ma na deue ket a-benn eus ar bôtred all.

Goude pardon ar Rozera, Izabel, skuiz a gorf hag a ene, o ren eun hevelep buhe, a chomas er gêr : deut a oa an amzer da zastum meskl, bigorned ha koukous, ha gwelloc'h a oa ganti gonit he bara, daoust d'ean da vea du ha kalet, o vont d'an ôd, evit gonit anean oc'h astenn he dorn.

Gant he aluzennou — piz Izabel — evelkent he deus prenet eur garg vouded; eur voudenn, mesket gant tammouigou bezin sec'h, a zalc'ho tommder en ti, e-pad ar goanv. Bleud he devoa en he arc'h, evit lakât toaz en gô; bara a vo ha krampoez, ha pastellou kig a oa a-zistribilh eus an treust, evit ober soubenn.

Abaoe ma oa intanvez, biskoaz ken pinvidik all ne oa bet. Pinvidik, oh ! pinvidik, Izabel !... Pinvidigez Izabel ?... Daou c'hir, yudal a reont an eil deus egile. Pinvidigez ! gwevn meurbet eo ar gir-ze, en em astenn a ra adalek ar c'hastell beteg an tisoul. Ha piou a nivero al leve a ra pinvidigez eun den glorus ha piou an dienez a ra hini Izabel.

Ma, n'eus forz !... Mont a eure 'ta adarre d'an ôd gant he bugale. Evit ar boutegadou kenta ma werzas, e-lec'h arc'hant, gloan e tigasas ganti d'ar gêr. Gloan he devoa ezomm evit ober dilhad d'ei, d'ar vugale. Enkardi, nean, ober stamm a ouie; ar

vugale o devo lêreier, kamizolennou, kalabousennou gloan tomm. Pitouilhez a raio Bilzig e-pad ar goanv noz, pa 'c'h efer d'an ti-nean. Izabel a neo, a raio stamm gant ar gloan hag ar pitouilh.

Hag evel-se, gant poan he c'horf, nerz he c'halon, Izabel he devoa adc'hrêt he ziegez distrujet gant ar maro, evurus pa zelle eus he zi, hag ennan pevar bugel deut da vad.

## VII

### *Bilzig ac'h a d'an ti-nean*

Goude gouel Mikêl ec'h a merenn er bern plouz hag e teu an nean noz d'ar gêr.

> *Da ouel ar Chandelour,*
> *Ar gegel en dour,*
> *Ar c'hanteleur en tan,*
> *Hag ar merc'hed d'o gwele goude koan.*

E-pad ar goanv, Madelen, Yannig ha Katellig, tomm d'ê, kousket mat en o gwele, Izabel ha Bilzig ac'h ê d'an ti-nean.

An ti a oa tostik da hini Izabel, e-harz eur garreg vras. Eno en em unane an darnvuia eus merc'hed ha gwrage ar bourk, ar re, da vihana, o devoa eun ober bennak war ar stern. Darn a rê stamm, ar re-man a chome e-kichen ar goulou-lutig, en-dro d'an oaled, gant ar wazed koz hag ar bôtred yaouank; darn all a nee gloan pe lin, pe ganab; hag ar re all, en traon an ti, o kribina, oc'h enkardi, o vreat pe o paluc'hat. Pep-hini a zigase gantan e skaon, ha pep-hini d'e dro e c'houlaouenn-rousin hag e horzenn lann pe geuneud.

Eno ho pije klevet ar c'heloiou, an neventiou : heman pe honnez an nevoa grêt an dra-man-dra, Yannig a rê al lez da Varc'harid, ha Jaketa a oa darempredet gant Per ar C'hamm; bag ar C'habon he devoa pesketet diou dousenn ziliou; ha karabasenn an ôtrou person, al Leonardez divalo-ze, a oa deut da vea lorc'h ral enni, abaoe eur pennadig...

— Fê ganti !...

— Abalamour da betra ?

— Ha panevert, a lavare unan all... met peoc'h...

— Ya, ya, peoc'h !...

— Ac'hanta ! merc'hed, echu eo ho ragach ?...

— Kontet d'emp eur gôz bennak, Jarlig koz.

— Ya, ya !... Kontet, Jarlig koz, a lavare d'ean Bilzig, azeet war an oaled, en e gichen. Kontet, Jarlig, kontet, mar plich.

Jarlig a dennas e gorn eus e c'hinou, skei a rês anean war ivin biz-meud e zorn klei.

— Eur wech a oa, eur wech 'oa ket...

— Aet ar gôz en e roll, eme Bilzig a vouez uhel.

— Ah ! ah ! Kaout a ra ze d'it-te, pôtr... 'M eus aon te a zo eur c'hanfart...

Hag e lakaas e zorn war penn ar bugel.

Jarlig a oa eur martolod koz, bihan a vent, krommet gant an oad, atao eur boned bechennek (1) gantan war e benn (moal a oa), eur c'haban mezer dreset war e gein; eur c'hornig berr o krena etre e zent uzet gant an duellenn. Chacha a rê war ar c'horn-ze e-pad an de, ha kaer an nije chacha, tamm moged ebet ne deue : butun karot a implije Jarlig, butun troc'het a-skolpennadou, moest an treujennou, diês meurbed da dana. Ha Jarlig a chache, chache, a grainche, moged tamm ne deue.

Leshanvet a oa an Turluter-ôd, atao o turmuch (2) er gourlenn pe er gerigi, o punseal e-touez ar bezin dizol (3). Karet gant an holl, gant ar valtouterien 'lavaran ket... Beva a rê Jarlig koz, an Turluter-ôd, gant e verc'h henvel eus he zad ha Jobig ar marc'h-pôtr, en eun ti bihan, eus tu Porz-Biliek.

Pa deue Jarlig d'an ti-nean, e ouie ervad penôs e vije goulennet digantan konta eur gôz. Furchal a rê en e evor, hag ac'hane e tispege tra pe dra : eur gôz, eun divinadell, eun ouidell. Pôtr fin ha goaper eun tammig.

E gorn, klenket gantan en godell guz e borpant, Jarlig a grainchas eur wech pe diou el ludu.

---

(1) *Boned bechennek*, bonnet à pompon (*bechenn*).

(2) *Turmuch*, chercher en fouillant (les tas de goémon, les débris, etc.).

(3) *Bezin dizol*, goémon tiré du fond de la mer, que celle-ci apporte sur la grève, et qu'elle laisse en se retirant.

— Peoc'h ! peoc'h !...

— Pini a gontin-me d'ec'h ?... *Pôtr e vaz-houarn; Tignanennig; Roul-boul; Yann hep aon; Ar zilienn goz; Ar marc'h bihan, Oui c'hac'han demei a rankan* (1) ?...

— Ket ! ket ! anaveout a rêr anê !...

— Unan neve, unan vrao ! a c'hourgomzas Bilzig.

— Ma ! hirio 'ta ec'h an da gonta d'ec'h penôs eur pôtrig a skiant, Jan Glaudadig, leshanvet Bilzig, a drec'has war ar blei.

Bilzig ?... Souezet an holl. Bilzig ?... Den biskoaz n'an nevoa klevet hano eus ar Bilzig-ze.

Goaper ar pôtr koz, am eus lavaret d'ec'h.

— N'eo ket me, Jarlig ?

— Oh ! nann !... Tad-koz da dad-koz-iou... marteze.

« Jan Glaudadig, pe Bilzig — hanvet anean evel ma karfet — c'hoant d'ean da vont da vale bro. D'ar c'houlz-ze 'ta, pell, pell, pell a zo abaoe (daou vlâ tremenet hag eun draïg ouspenn), ar blei a bretante d'ean kousket e-unan e-barz an ti, al loened all er-mêz. Ar re-man droug enne. En piou ne vije ? Droug ive en Jan Glaudadig, eeun ne gave ket an doare-ze. Hag hen en hent, da glask ar blei. O chom a oa d'ar c'houlz-ze, Jan Glaudadig ha nann ar blei, e-kichen ti Izabel. »

— E-kichen ti Izabel ? eme unan bennak.

— Ya, pôtr.

— Oh ! n'eo ket gwir, Jarlig koz !

— Penôs n'eo ket gwir ? Tad-koz va zad-kunv an nevoa anaveet mat anean, eur c'hamarad bras da Jan Glaudadig, hag hennez eo an hini a gontas d'in ar gôz.

Den na zislavaras ar pôtr koz. Daoust petra a rê d'ar re a oa en ti-nean, en petore amzer e veve Jan Glaudadig ? Beo e oa bet, ha gwir penn-da-benn an oberou burzudus ac'h ê Jarlig koz da zisplega dirake.

---

(1) *Koz ar marc'h bihan*, n'est pas autre chose que le conte de Psyché. Quand le petit cheval vient dans la prairie, il hennit : *Ouic'hal a ran, Demei a rankan* (je hennis, il faut que je me marie); et que les conteurs ont transformé en *Oui c'hac'han, demei a rankan.*

— « Setu, eme Jarlig, Jan Glaudadig aet en e hent, savet gantan ar c'hra; en tal kichen kra Pennenez, eur c'hi a firloste en toull dor Lellig an Touz. »

Ar bôtred hag ar merc'hed, dever enne, a zigore o ginou ledan, ken ledan ha reor forn ar poazer.

— En toull dor Lellig an Touz ?...

— Lellig an Touz a zo aman !

— Ma n'am c'hredit, it da welet.

— Met marteze ive, eme Bilzig, pini ne oa ket eun diod, pell ac'hane, marteze Lellig an Touz a oa ive tad-koz tad-koz-iou Lellig.

— Siket ec'h eus da viz en toull : Lellig an Touz, eme Jarlig a oa tad-koz tad-koz-iou Lellig.

« Ar c'hi — Job e hano — anaoudegez vras da Jan Glaudadig, a deuas d'e gaout, hag a c'houlennas digantan — d'ar c'houlz-ze an anevaled a gôzee, abaoe mud int deut da vea :

« — Da belec'h ec'h ez-te, Jan Glaudadig ?

« Jan Glaudadig a respontas :

*Da foar, ar foar ar bichibonig,*
*Du-ze, da goste Koat-an-Noz,*
*Da welet pe 'r blei pe me*
*A gousko er-mêz fenoz.*

« — Mar kerez, me 'c'h aio ive ganit ?

« — Ma ! deus 'ta.

« Ha setu int o-daou o vont, war o fouez, war hent Pont-Menou. Brao an amzer, tomm an heol. En diskenn gra ar C'horve, a-rôk erruout gant ar pont, e weljont eur c'haz du, du-pod, astennet en disheol war ar c'hleun, dindan eur bod lann. Heman a hanter-zigoras e valvennou : eun tôl-lagad a gorn da Jan Glaudadig ha da Job.

« — Miaou ! miaou !... Pôtred, da belec'h ec'h et-hu evel-se ?

« — Ni ac'h a, pôtr kêz, eme Jan Glaudadig,

***Da foar, ar foar ar bichibonig,...***

« — Miaou !... a lavaras ar c'haz, en eur vlinka etrezeg ar c'hi. Mar keret, me a yelo ive ganec'h ?

« — Ma ! deus 'ta.

« Ar c'haz a zo disfius meurbed; goustadik, e lagad melen digor war ar c'hi, e tiskennas a-ziwar e gleun, en eur astenn e izili. gwevn e gorf evel hini eun aer.

« — Arabad eo d'it kaout aon, eme Jan Glaudadig : Job ne raio ket a zroug d'it.

« Hag evelkent en em lakaas en tu klei da Jan Glaudadig.

« Erruout a rejont war-dro dek eur en Plistin, savet gante gra Lanskolva, skuiz an tri beajour. Jan Glaudadig a azeas, harp e gein en eur c'hleun, en penn ar c'hra, ar c'hi en e gichen, ar c'haz war e varlenn. Tenna a eure e gorn, e voest tont hag e zirenn eus e c'hodell, hag hen da fumi eur c'horniad. »

— Keit ha m'emaint oc'h ober eun diskuizadenn, eme Jarlig, me ac'h a da ober evel Jan Glaudadig.

Gant e wask e tapas eur c'hlaouenn-dan, ha tan war e c'horn. Ha Jarlig da chacha war an duellenn.

Bilzig, war korn an oaled, digor gantan e c'hinou, a rê pitouilhez tre ma c'halle.

— Karet am mije ive, Jarlig koz, bea bet gante, gant tadkoz va zad-koz-iou.

— Pa vi brasoc'h, kosoc'h, da dro a deuio, hag evelte ec'h i da redek da reuz.

E-pad an diskuizadenn, unan eus an neanerezed a lavaras :

— Eun divinadell : Divin d'it an divinadell :

*Kamm, jilgamm, da belec'h 'c'h ez-te ?...*
*Reor touzet forz 'zo d'it-te,*
*Pa n'on ket eus da di-te.*

Ha pep-hini da glask, da skrabat e evor. Bilzig a grafe e benn. Jarlig koz a c'houezas d'ean :

— Ar prad ar reor touzet, ar waz ar jilgamm.

— Ar prad hag ar waz ! eme Bilzig gonidek.

— « Divin d'it a ziskouez e zent da gement hini a deu en ti ? »

— An drezenn-bod ! a lavaras tri pe bevar.

— « Divin d'it a zo bet beo, hag a zo maro, hag a vale war an dud varo. » Piou a zibuno ?

Den na respontas.

— Ar votez-ler, pa vale war eur be.

— Divin d'it — homan a zo diêsoc'h, eme eur plac'h koz azeet war ar fornigell :

*Brazez ar vamm*
*Brazez ar verc'h diwar he mamm ?*

Tapet berr ar vugale, hag ive ar re vras.

— Ma setu : Brazez ar vamm : ar varaz leun a zour; brazez ar verc'h : he anaf leun a zour; diwar he mamm : leuniet gant dour ar varaz.

— Unan all c'hoaz, mammig koz ?

— Divin d'it :

*Daou o toulla,*
*Daou o sellet toulla,*
*Daou o selaou toulla,*
*Hag unan o skei war an toull.*

Den na zivinas an divinadell.

— Ar penn-moc'h, ginaouien a zo ac'hanoc'h ! pa ve o turnial : Daou droad o toulla, daou lagad o sellet toulla, diou skouarn o selaou toulla, hag al lost o skei war toull e reor.

Ha c'hoarzadeg !

Keit ha ma oa ar re yaouank o divinout an divinadellou, ar gwrage a brezege entree.

— Klev 'ta, Nana, na gwir e vefe ar pez a lavarer : Herve Yann n'an neus ket goneet an tenzor kuzet en feunteun sant

Haran ?... Ar re goz a lavar penôs an Dukez Anna a zo eno koachet dindan « gazul gè », hag an hini he zizoloio hag he tenno ac'hane, a deuio d'ar gêr pinvidik-mor. Herve Yann a zo krenv, met, herve m'am eus klevet, n'an eo ket bet krenv a-walc'h, n'an eo ket bet evit dougen an Dukez nag evit ganti sevel pazennou ar feunteun.

— Da biou an tenzor ? eme Jarlig. En yalc'h piou e koueo ?...

— C'houi n'oc'h ket bet betek feunteun Sant-Haran, Jarlig koz ?... N'oc'h ket bet o c'hervel an Dukez ?

— Nann, va fôtr, nann ! Ne oan ket marvad krenv a-walc'h.

— Lavaret a rêr ive penôs e ver spontet entre ar chapel hag ar feunteun.

— Eno, el lec'h all, spontet e ver dre-holl gant an Teuskounoz, ar wrac'hed, ar gornandoned, ha karigell an Ankou. Met n'eo ket bet roet d'an holl dud o gwelet pe o c'hlevet. Ar galloud-ze n'an eo bet roet — eur Ro Doue marvad — nemet d'ar gaezed pe d'an dud bajanek, d'an dud diweat.

— Ah bah ! eme Bilzig souezet.

— Selaou 'ta, pôtr, selaou, ha serr da c'hinou.

— « Ar Manac'h an neus kontet d'in, d'in va-unan, ya, ha meur a wech, eme Sentig ar Glas, penôs e oa bet spontet war Mezou-Boc'h, o tont d'ar gêr, noz anei, e-tro nao ha dek eur, d'ar c'houlz ma oa oc'h ober al lez da verc'h miliner Menguy. Noz tenval pell a oa, pa 'n em gavas en kreiz ar Mezou. Hag hen o klevet eur youc'hadenn. N'oa ket spontik, c'houi a oar, ar Manac'h d'ar c'houlz-ze, yaouank a oa ha n'an nevoa ket aon rag e skeud. Hag hen da respont : Ho ! ho ! hooop !... N'oa ket gantan peurechu e hopadenn, an hoper en e gichen. Salver Jezuz ! Santez-Anna-Wened ! Piou ne vije ket bet spontet ? Ha kaer an nevoa sellet en-dro d'ean, den ne wele; ne wele nemet skeudenn hirr-hirr an hoper. Bale, kerzet a rê ar Manac'h, ha buan, m'en assur d'eoc'h, an Teusk en e gichen. Hag hen da redek, an hoper atao war e zeuliou. Ha trouz ne gleve. Ar galon an nevoa bet da zevel e zaoulagad, ha, dirakan, euzus, euzus eun den — n'oa ket eun den evel just — e benn gantan hanter guzet

en eur valkenn du. Hag eur youc'hadenn ! eur youc'hadenn ken euzus, ken spontus, ken a seblantas d'ar Manac'h e strake e holl izili, e frailhe an douar dre e greiz... N'eo ket bet chomet ar Manac'h da glask mannou war an hent : skanv e droad, flêr en e vragou, en eur redadenn ec'h erruas er gêr. Hag abaoe n'eo ket bet tapet o vont d'ober al lez da verc'h miliner Menguy... »

— Oh ! bemde e ve gwelet tra pe dra burzudus evel-se. Ha gant ped a zo bet c'hoarveet...

— Ganen-me biskoaz, eme Jarlig koz, ha koulskoude, koulskoude...

— Ma ! an de all, Anton ar Saoz, o vont d'an ôd, abret eus ar beure a zenwelas eur gornandonez o kribat he bleo, en eur bod lann, entre ar bourk ha Pennenez. Tremen a eure en he c'hichen, ha, gant eun tôl krib, he deus faoutet d'ean biz bihan e zorn dehou. E viz n'eo ket peur-yac'h c'hoaz.

— Ha Pôtr-Lotig 'ta, a lavaras unan all, ya, ya ! pemzek de a vo warc'hoaz, en eur vont da Doull-ar-C'hirri, entre diou ha teir eur eus ar beure, a zo bet heuliet, adalek Troallenn betek gra Mespant, gant eun Teusk-noz. Gwelet mat an neus bet anean, sklêr al loar evel an de; n'ouzon ket penôs n'eo ket bet diodet ar pôtr.

— Oh ! diod eo a bell zo, eme Jarlig koz.

— Aman, aman en-dro d'an ti-nean, daoust hag-en ne ve ket alïes gwelet a skouerïou. N'ho peus-hu ket a zonj — pegoulz ? teir pe beder c'hoanvez a zo abaoe — e vije, bemnoz, dindan sklerijenn al loar, eul linsel wenn o lammet eus an eil bod lann d'egile. Hag alïes, ha gant kalz a dud eo bet klevet ha mat ha sklêr, o wigourat, dre wenojennou lann Pennenez, karigell an Ankou. Hag ar c'hannerezed-noz ?... Hag ar c'hole briz ?... Hag ar c'hornandoned ?...

— Alo ! alo ! eme Jarlig koz, dilezomp ar c'hôjou goullo-ze, pere n'int mat nemet da sponta an dioded, ha demp da welet hag-en eo diskuiz Jan Glaudadig. Mall eo gantan, marvad, mont en e hent, n'eo ket erru c'hoaz en Koat-an-Noz, du-ze pell, en tu all d'ar meneiou.

« Ar c'hi, ar c'haz ha Jan Glaudadig a zavas en o zav. Kaer an amzer, plên an hent, eun dudi bale. War Lanndevrest, dirak Koat-Tronalc'h, eun danvad, eun troc'had maout-saoz korniek a oa o peuri. Trouz boutou Jan Glaudadig a spontas ar maout, sevel a eure e benn.

« — Debonjour d'it, maout ! eme Jan Glaudadig.

« - - Bê ê ê bê !... da belec'h ec'h et-hu evel-se, pôtred ?... Darbet eo bet d'ec'h bea spontet ac'hanon... Petra ar foeltr a c'hoarve ganec'h ? Fonnus-ral ec'h et gant hoc'h hent.

« — Ni ac'h a, pôtr kêz, eme Job ar c'hi, evel-hen, war hon fouez,

*Da foar, ar foar ar bichibonig...*
*Da welet pe 'r blei pe ni*
*A gousko er-mêz fenoz.*

« Na padal ma klevas komz eus ar blei, bê ! bê ! ê ê, bisteod eo deut ar maout da vea... Eur stotadennig an neus grêt, ha pemp pe c'houec'h biliенn eus a-zindan e lost. Bê ê ê ê !...

« — Arabad eo d'it kaout aon, eme ar c'hi, ni a deuio a-benn eus ar blei.

« — Deus ganemp ! eme ar c'haz.

« — Deus, eme Jan Glaudadig, deus !

« Goneet ar maout gante. Hag en hent ar pevar belerin, reuñ gante o fenn, evel ar wazed p'o deve evet eur werennad mat a jigodenn. Hag e kôzeent, hag e prezegent, dever enne.

« — P'eo gwir, eme ar c'haz, penôs ar velfedenn a drec'has war ar blei, evelkent pôtred diskuiz eveldomp-ni n'o devo ket kalz a boan evit teuler eur c'habon evel hennez er-mêz e di.

« — Hê ! hê ! a rês ar maout.

« — Hron ! hron ! a rês ar c'hi.

« — Gwazed eveldomp-ni, eme Jan Glaudadig, krenv ha kalonek !

« Tremenet gante Tremel, Lann-ar Manac'h, o pignal gra sounn Plounerin, hag int o welet, e-touez ar vein, ar brug hag

al lann orodet (1), eur boc'h, eur boc'h barvek ha korniek. Heman a zifranme tamm yeot ac'han, tamm yeot alese, hag a zave e benn eur wech an amzer da zellet en-dro d'ean. Inouet ar boc'h e-unan; eun drouz bennak, marvad, an neus klevet, hag e benn a ziflukas eus a-dreg eur garreg.

« — Ho ! ho ! ho ! emean. Ho ! ho ! ho !

« Hag hen o tostaat eus an hent.

« — Da belec'h an diaoul ec'h et-hu evel-se, pôtred ?

« — Ni ac'h a, eme Jan Glaudadig,

*Da foar, ar foar ar bichibonig, etc.*

« — Oh ! oh ! me 'c'h a ganec'h ive.

« — Deus 'ta !

« Evurus ar boc'h da vont da vale bro, d'an emgann : rak n'oc'h ket hep goût, marvad, penôs ar boc'h a zo brezeller, atao e garniel gantan bantet, prest da dourta amezeg, estren pe divrôad.

« En tu all da Blounerin, eur c'hilhog, eun toullad yer ha polezi d'e heul, sounn e benn, ru e gribenn, plun e lost gwer-c'hlas, lugernus, o vransigellat war e gein, a henche e verc'hed etrezeg eur bern teil.

« — Rog ! rog ! ko ! ko !... deut, va dousigou koant, deut !

« Hag e skrabe.

« — Rog ! rog !

« A-bell, war an hent, en eur welet Jan Glaudadig hag e genseurted :

« — Ko ! ko ! kog ! rog ! rog !

« Hag hen dirag e zimezelled, ha da c'houlenn — pôtr reut, mar plich, ar c'hilhog ! — digant hon baleerien :

« — Da belec'h ec'h et-hu, pôtred ?

« Pa glevas gant Jan Glaudadig e oant o vont da Goat-an-Noz da glask ar blei evit hen teuler er-mêz e di :

(1) *Orodet*, rabougri.

« — Oh ! me a oar mat pelec'h eman o chom. Anaveout mat a ran ar blei, diês e vo d'ec'h hen paka : krenv eo, ha, 'm eus aon...

« — Deus ganemp, deus, hag e vleini ac'hanomp beteg an ti.

« Mall n'an nevoa ket ar c'hilhog da guitaat e yer.

« — Eh ! eh ! aon an neus ! a viaouas ar c'haz.

« — Eur brabanser ! a vêas ar maout.

« — Lorc'h ennan dirag ar re vihan : ar yer, ar filiped, ar polued (1), ar pinterien, al laouenaned ! a harzas ar c'hi.

« — Eur foerer, eur c'houizigell ! a vegelias ar boc'h.

« Droug er c'hilhog. Blinka an neus grêt eus e yer, evit rei d'ê da c'hoût penôs e oa red d'ean mont gant ar re all, dindan boan da vea disprizet gant an holl, ha da gouea en dismegans.

« — Alo ! alo ! eme Jan Glaudadig, gwaz eo ar c'hilhog, kerse eo gantan dilezel e vestrezed... Met, pôtr, kred ac'hanon, emean d'ar c'hilhog, karantezusoc'h e vefont ez kever, en distro, gonidek; pep-hini anê a raio d'it ar pecherou ar re domma... Deus, pôtr, deus !...

« Kimiadi a rês goustadik, goustadik eus e wrage :

« — Kenavo ! kenavo ar c'henta !...

« Bleinet gant ar c'hilhog, Jan Glaudadig hag e gompagnunez a erruas er c'hoad, goude an abardae, da zerr-noz.

« — Setu ti ar blei, eme ar c'hilhog, en eur diskouel d'ê eur c'hoz ti-soul.

« Goullo; int e-barz. Goût mat a rênt penôs ar blei na deue d'ar gêr nemet evit mont d'e wele.

« — Pep-hini en e lec'h, eme Jan Glaudadig : ar c'haz war an oaled, ar c'hi dindan an dôl, ar boc'h en harz ar skeul, ar maout war ar c'hrignol, Jan Glaudadig a-dreg an nor, hag ar c'hilhog war e glud.

« Noz tenval anei, ar blei a deuas d'ar gêr, goullo e gof. En toull an nor :

« — Oh ! oh ! emean, c'houez ar maout !...

---

(1) *Polu,* rouge-gorge.

. « Heman ha padal m'hen klevas ha da vêal :
« — Bê, bê, ê ê !...
« — Daonet 'vin ! eme ar blei. Eur maout em zi... em zi !...
« Eun tôl bout war an nor, hag e-barz, ha d'an oaled da c'houeza e c'houlaouenn-lutig.
« Petra 'zo aze ?...
« Paon ! paon ! fout ! fout !... Hag eur friad d'ar blei. Kant mil elienenn a strinkas en e zaoulagad; dre e spont e lammas dindan an dôl. Hagn ! hagn ! eur grogadenn en e vorzed; eur yudadenn hag hen da esa mont er-mêz. En troad ar skeul petra e oa eno ? Diaoul ar rod ! Petra ? n'eus ket bet amzer da zigeri e zaoulagad, tapet eo bet gant piou ? gant petra ? Houp ! hag hen en ér... N'oa ket erruet mat war ar c'hrignol, ar maout — flêria a rê gant an aon — a zistagas gantan gwella tôl tourt an nevoa biskoaz roet en e vuhe... Hag ar blei d'an traon, buanoc'h eget ma oa savet. D'an traon, Jan Glaudadig a roas d'ean eun tôl troad en e reor ken reut, ken a gavas, ar pôtr kêz, a dra zur, e oa savet d'ean diouaskell. Ruilha an neus grêt ouspenn ugent troatad eus toull e zor. Pa deuas ennan e-unan, e klevas ar c'hilhog o kana : Kokorikoko ! kokorikoko !... Kanaouenn an emgann, kanaouenn ar gonid !
« — Malloz Doue a zo koueet war va zi. Birviken troad, m'en tou ! ne dôlin ennan !
« Dalc'het mat an neus ar blei e le : abaoe an anevaled all a zo chomet en ti dilezet gantan ! »
— Paour kêz blei ! eme Bilzig.
Echu ar gôz, darn eus ar merc'hed a c'houlenne ma vije kanet eur zon, eur werz, eun ouidell bennak. A-wechou ive e vije lennet en levr *Bue ar Zent*, pe en hini *Ar pevar mab Emon*. Goude e vije lavaret gras, ha pep-hini d'e wele.

## VIII

### *Bilzig hag e vennoziou*

Keit ha ma pade ar goanv, Bilzig, en ti-nean, gant ar merc'hed, ar wazed, a ziske ar pez o devoa o-unan disket gant o zadou koz. Skol vat, ar gwella skol. A-nebeudou evel-se e sile en e evor, en e spered, nerz ha furnez, holl c'hened e vamm-bro; arabad eo ankounac'haat he zechou, he siou, he youlou mat pe fall.

Evel-se ive ar Vretoned yaouank, o c'halon hag o ene moulet war re o zadou koz, a reno o bue, sklerijennet gant ar skoueriou a dqu d'ê eus fin fons goueled ar blavejou, pa oa o gouenn skignet war douarou ar Sav-heol, a-rôk ma teuas o zud koz en enez Breiz.

Ha Bilzig, pôtr abret, lemm ha prim, a zune, a zene ar c'hôjou, al lavariou, ar zoniou, ha dindan e evor digor-frank e tastume anê. Ha pa 'c'h ê, eur wech an amzer, da vesa saoud ha denved e amezegez war an torrod yeotek, e-unanik, dirag an dremwel, ar c'hôjou, al lavariou, ar zoniou a deue da nij dirak daoulagad e goun. Alïes, dirag ar mor, e chome sounnet da heuilh war ar wagenn hent eur vag pe hini eul lestr, pe a-dreuz an oabl nij ar gwennilied, nij ar brini-mor. Na karet an nije bet mont gante ! Pelec'h, n'eus forz pelec'h, gant ma vije bet aet. Mont da vale, da redek bro evel « Pôtr e vaz-houarn », evit savetei prinsezed; evel « Tignasennig » hen ac'h aio ive en karroz alaouret, hag evel « Iann hep aon » netra ne vo kât d'hen sponta. Hag e kane, ar pôtrig emzivad, reuzeudik, dirag ar mor, war an torrod :

*Mari-Morgan, turlutud,*
*Deus davidon d'ar Palud,*
*Hag ac'hane d'an Trêz-gwenn*
*Hag ac'hane d'ar Velevenn !*

Kaer an nije kana, Mari-Morgan ne deue ket da gerc'hat anean.

A-wechou all, dirag ar mor dirollet, war e spered en em skigne eul lijenn, eur vrumenn a velkoni, ha neuze, goustadik, e fredone eur zonig bennak klevet gantan en ti-nean, hag homan dreist ar re all :

*Doue da rei d'ar weennig*
*Avel dous ha glizenn dener,*
*'Vit ma vleuio ar rozennig,*
*Pell diouti ar gwall-amzer !*

*Abret a-walac'h e c'houezo*
*Avel gwalarn war ar rozenn*
*Abret a-walc'h e sklabeo*
*E deliou war hent an anken !*

Ha, daoust d'e baour kêz devejou da vea kelc'het gant an ezommou, daoust d'an dienez da bega war e groc'hen ha war e galon, abeg e kave ar pôtr evelkent en nerz e yaouankiz, da leuskel e vennoziou da nijal, gwennilied dibreder, a-dreuz oabl koumoulek an huvreiou.

Hag a-greiz an nebeuta a-wechou, keit ha ma vije o zonjal evel-se en e stad, alïes en netra :

— « Bilzig ! Bilzig ! a grie warnan Madelen pe Yannig, Bilzig, ar vioc'h a zo o laerez !... » pe « Poent eo d'emp mont d'ar gêr... Selaou : an danvad bihan a vee war-lerc'h e vamm » :

*Mammig koz, deus « d'an der »* (1)

— Gwir eo ! eme Bilzig. Met selaouit breman petra 'respont ar vamm-danvadez : « P'am mo debret, tamm ac'han, tamm alese, me a yelo ! »

(1) Evit difreza an oanig : deus d'ar gêr.

## IX

### *Bilzig atao o pichota tra pe dra evit an tiegez*

A-wechou all, Bilzig, pa 'c'h ê da redek an ôchou, a gave Jarlig koz o turmuch er gourlenn. Bilzig a garie bea en e gompagnunez : n'oa ket ken rust hag ar re all en e genver. Hag o-daou ec'h ênt da bunseal, pa vije groz ar mor ha rust an amzer. Mall an nije da vont d'an ôd, plijadur o tioch (1) tammou koad evit ober tan : ezomm a vije atao a draou tan en ti Izabel. Ar bezin sec'h a zo mogedus, ha gwelloc'h eo soubenn mitonellet gant tan sklêr eget soubenn mogedet. E-pad ar marvor, en hanv, e teue gantan godelladou holen dastumet war ar c'herreg er skalfennigou dizec'het gant an heol.

— Na gwelet a rez-te, pôtr, a lavare d'ean Jarlig koz, na gwelet a rez-te an didalve-hont, evel eur vran-vor du, en e zav war ar garreg ?... Diwall... rakan.

Difennet mat a oa punseal, dastum holen, ha kerc'hat dour mor da ficha boued d'an dud pe d'al loened. Brigadier ar valtouterien a oa striz war al lezenn.

— Aketus eo ar C'hernevad-ze... Diwall !...

— Oh ! n'eus forz, Jarlig ! a responte Bilzig, en eur vousc'hoarzin, n'eus forz !...

E-pad ar goanv, Bilzig ac'h ê 'ta, abret eus ar beure pe diweat eus an noz, en eur redadenn, da welet hag-en e vije manet eun draïg bennak er gourlenn. Ha kaer o devoa ar valtouterien redek war e lerc'h, biskoaz ne voent bet evit hen tizout.

Hag ar pôtr a rê goap oute, sutellat a rê d'ê, pa dremene en o c'hichen, ton kantik ar Baradoz. Droug er valtouterien : disket e oa bet d'ê ar c'homzou a oa dindan an ton, komzou enep d'ar brigadier.

---

(1) *Dioch*, enlever de la grève.

— Marmouz fall ! eme ar brigadier, eun devez ma oa Bilzig o c'hoari kornigell gant ar vugale all dirag an ti-gward. Marmouz fall, tôl evez, mar tapan ac'hanout !...

Hag e chache d'ean war e ziouskouarn.

Eun nebeudig goude eun tôl-amzer, Bilzig ac'h ês da bunseal, ha gantan e tigasas en kreiz an noz daou bez tamm koad, danve da Izabel d'ober tan e-pad eur miz.

— Diwall, Bilzig, a lavare d'ean Izabel, diwall, va fôtr, messet eo hon zi !...

Hag evelkent evurus ar vamm pa wele ar pôtr oc'h erruout er gêr, diochet gantan tra pe dra. Ezomm he devoa : yen ar goanv, yen an ti, aoned d'ar vugale, ha red ive poazat ar pred.

Piou he zamallo ?... Piou ?... Droug da biou ?... Gaou da biou e rê ?... D'ar valtouterien ?... D'ar valtouterien !... Hag al lezenn ?... Al lezenn !... Dioch tammou koad hep talvoudegez, garanet, krignet gant ar garrilied ! Al lezenn... grêt gant piou ? hag evit piou ?... gant an hini krenv eneb an hini blank, evit ar pinvidik, ma n'eo ket enep d'ar paour !...

Bilzig a greske a gorf hag a skiant : fa'veout a rês d'ean ive pourveï an ti a gig hag a besked. Eun toullad higennou a gavas, o intalinka (1) an neus grêt, hag o staga a eure war eur gordenn, leogeta a oar, stigna a raio e gordennad higennou war an trêz, ha pesked a vo da zibri, eur wech an amzer, en ti Izabel.

Kig a vo ive. Kig ?... eus a belec'h ?... ha penôs ?... Bilzig (ankouaet hoc'h eus-hu ?), keit ha ma oa bet o redek ar pardoniou, an nevoa disket gant ar ganfarted all skoulma lasou orjal, evit tizout gad pe c'honifl. Bete vreman n'an nevoa ket kredet hen ober : aon an nevoa rag ar barner ha rak gward an ôtrou kont, Gargam. Gargam a oa eul leshano, Fanch ar Peul e hano. Soudard a oa bet gant an ôtrou, ha bet er brezel : gouliet, torret e vorzed klei gant eur vouled kanol ; kamm e oa chomet abaoe : ac'hane e leshano Gargam.

Poan galon d'ar pôtr, pa gleve e vamm o klemm : « Tamm

---

(1) *Intalinka*, étalinguer les hameçons, les attacher aux avançons.

kig ebet en ti ! » Hag alïes ar vugale a ranke mont d'o gwele gant eun tamm patatez sec'h en o c'hof. Ha du-hont, en koad Keraudren, a-is an torrod, a zo gedon ha konifled, pez a garer. Kaout a eure eun orjalenn... e higennou an neus stignet war an trêz, dindan ar c'hoad.

Katellig, en ampoent-ze, a skoas klanv gant ar rudell, Yannig gant an dreo. Tamm kig en ti evit ober d'ê soubenn domm, tamm kig ebet evit rei d'ê nerz da drec'hi war ar c'hlenved, ha da yac'haat.

— Gwaz a ze ! eme Bilzig d'ean e-unan, gwaz a ze ! kig o devo.

Gwir pe c'haou gant Bilzig ? Piou a raio a-grenn an disparti ? Gwir pe c'haou ?... Buhe eur bugel a dalv evidoc'h kroc'hen eur c'had ?... An ôtrou kont ha Gargam, daoust hag int o deus eun hevelep mennoz ?

Bilzig ne chomas ket da glask kemend-all. Berr e vennoz war an doare-ze : klanv e oa Katellig, kasti ha treut e vreur Yannig, kig ne oa ket da rei d'ê, ezomm o devoa da vea bevet mat, prederiet mat; gedon ha konifled a zo du-hont en koad Keraudren dont a reont da c'hoari war an trêz, war-dro goulou-de : mar gall o zapout, tizet e vefont.

Sioulik 'ta e skoulmas pemp las orjal en penn ar wenojennigou a ziskenne eus ar c'hoad war an trêz.

Antronoz vintin, abret eus ar beure, da c'houlou-de, Bilzig a oa bet o welet e lasou, hag o voueta e higennou, ha gantan en e vouteg diou bleisenn, eun touilh-trêz, eul levneg hag eur moulleg. Pesked a vo fenoz da zibri en ti Izabel, ar vugale n'ac'h afont ket d'o gwele goullo o c'hof. Ha kig a vo ive, kig mat ! ! en bouteg Bilzig e oa eur c'had.

— Eur c'had ? Salver Jezuz binniget ! Eur c'had ! eme Izabel. Hag an ôtrou ?... Ha Gargam ?... O Bilzig !...

Ar vugale o c'halon a dride dirak kement a binvidigez.

Bilzig a anzavas deus e vamm penôs an nevoa skoulmet lasou en koad Keraudren.

— O va fôtr ! Ha ma vez tapet ?... ec'h i da galeou. Ha ni ?...

Diwall !... an ôtrou kont, te 'oar, Blei ar Jaou, a zo gwall-gri e galon... Distruja d'ean e c'hedon !...

— Ar vugale o devo kig, mamm Izabel ! Hag arabad eo d'eoc'h kaout aon, mamm Izabel : me 'dôlo evez, ha Gargam a ranko bea lemm e lagad ha skanv e droad, mar teu d'am tizout.

Ha laouen Bilzig dirak laouenedigez e vreur hag e ziou c'hoar.

Kroc'hen ar c'had a zo bet siket gant ar vugale en eun toull doun e-barz o liorz. Piou ac'h aio eno d'e c'hlask ? Den ebet.

Ha Bilzig a dize pesked war e higennou, ha, keit ha ma padas klenved Katellig, gad ha konifl gant e lasou.

Er bourkou bihan ne ver ket pell o c'hoût doare an nesa, hag ar glufaned o devoa kavet an tu da ober da Vadelen anzav e tebre kig gad, eur wech an amzer. Hag evel just, ar re-man mall d'ê da skigna ar brud eus an eil ti d'egile.

— Debri gedon an Otrou !... Mari Jojef !... gedon an ôtrou, an ôtrou kont ! Blei Tremedern ! Blei ar Jaou... Ha kredout !

Darn anê a rê sin ar gras war o ginou ha war o zal, gant o biz-meud, evit pellaat an drouk-spered.

— Gedon an ôtrou !... An Arabad, Blei ar Jaou !...

Hag e vousc'hoarzent entreze ar merc'hed, hag e ragachent. Gir ac'han, giriou, komzou alese, ho pije klevet : ar Jaou, ar C'hont, ar Blei, ar Merc'hed !

— Henvel eo eus markiz Gwerrand, eme Sentig.

— Ya,

*Etre Montroulez ha Gwerrand*
*'N neus ar markiz eur plac'h ha kant.*

— Gwasoc'h, eme Jaketa, rak

*Etre ar Jaou ha gra Mespant*
*'N neus hon ôtrou ouspenn daou c'hant !*

Hag e vousc'hoarzent.

— Evelkent, eme Soaz Godig, evelkent, abaoe m'eo dimeet, eo deut eun tammig war vad.

— Lavar war welloc'h. An itron yaouank, an êlig Doue, he deus doneet anean, pleget eun tammig e imor. Ha ma n'eo ken Blei Koad-ar-Jaou, gwall rok eo c'hoaz, rust ha divergont, kri a galon, eme Fantig an Henan.

—Hag e vevel, eme unan all, a zo gwaz pe wasoc'h. Hag ar paour kêz Bilzig, ma ve tizet gante !...

Flatet eo bet ar pôtr : tud a galon vat a ve atao kavet da renta servich d'o nesa, ha Gargam an neus klevet an doare.

Gargam an nevoa, meur a wech, gwelet Bilzig o stigna e gordennad higennou war an trêz, hag o troïdella en-dro d'ar c'hoad. Evelkent biskoaz n'an nevoa d'ean tamallet ar gedon.

— Eur c'hoz marmouz fall evel hennez, stigna lasou en koad an ôtrou !... Bilzig !... Boulc'hurun ! Daonet 'vo kroc'hen kurunou va ene !...

Evel-se e toue-doue Gargam. Na c'houi ho poa kredet penôs Gargam an nevoa disket al leou-douejou flour-ze war varlenn eur vamm a wad uhel ?...

Daou enebour all da Vilzig : an ôtrou kont hag e vevel Gargam.

Hag evel-se Bilzig a oa en disfi da galz a dud er bourk, ha gwir eo, kilhenn e oa, goaper; enep d'ean ive ar mammou.

Piladeg a vije alïes etre ar bôtred. Ar re-man, pa deuent d'ar gêr, drastet ha diframmet o dilhad, pa vije goulennet digante penôs o devoa grêt evit o frega, a damalle anê, gwir pe c'haou, da Vilzig. Heman ne vije ket eno evit en em difenn, hag ar mammou, c'houi 'oar, douget atao da rei o absolvenn d'o c'holladennou. Ha droug enne enep Bilzig, ha koulskoude, ped gwech n'o devoa ket klevet o mibien o youc'hal war-lerc'h ar pôtr :

—Bilzig ! Bilzig ! bastard !...

Ha Bilzig, heskinet evel-se, a ziode hag a skoe didrue : krenv a oa, ha lardadennou a roe d'ê. Hag ar mammou a-du gant o fôtred a grie ive :

— Bilzig ! Bilzig ! bastard !... Kê da glask da dad beuet en stank ar vilin-avel !...

Pôtr mat, koulskoude, ha karantezus, a lavare Izabel. Prim met eeun. Pôtr moan ha mistr, treut met gwevn a gorf ha skanv a droad, lemm a lagad hag a spered, e oa d'ar c'houlz-ze ar pôtr. Den ne oa evit dont a-benn outan, pa vije kounnaret : eo, e vamm Izabel, honnez a deue. Eun diaoul er-mêz, eun oanig er gêr.

# X

## *Bi'zig a ya d'ar c'hatekiz*

An devejou a-hed an devejou en em astenne; Bilzig a rene e unnek vlâ, ha n'an nevoa ket c'hoaz grêt e bask kenta. Ken brudet fall e oa ken n'oa ket bet falveet gant an ôtrou person hen digemer er c'hatekiz, daoust d'ar c'hure da vea bet lavaret d'ean penôs Bilzig a oa eur pôtr dihun, hag a deuje buan war vad. Siouaz ! an holl a oa enep d'ar pôtr.

Gir na rannas an ôtrou person. Evelkent eun devez — Bilzig n'oa ket er gêr — eun tammig keun marvad d'an ôtrou person, beteg ti Izabel e teuas :

— Demat d'eoc'h, Izabel ! Deut oun d'ho kavet ha da gaozeal ganeoc'h diwar-benn ho mab hena Bilzig. Gouzout a rit pegen drouk ez eo ar pôtr : goap a ra evelato ouz ar valtouterien, ouz Gargam; en oferenn-bred n'ez eo ket evit paouez. Unnek vloaz en devezo a-barz eun nebeud, ha n'en deus ket great e Bask kenta. Red eo delc'her reut var ar pôtr, pe e teuio da veza eur gwall den evelato.

— Reut ! ôtrou person, netra a vad ne dennfet dioutan. Bilzig a zo eur pôtrig karantezus, mat evidon, mat evit va bugale : eun êl nan eo ket, gwir eo...

— Nann, Izabel, na pell ac'hane, ha, ma kredan brud ar bourk...

— Brud ar bourk, ôtrou person ?... Ar gaou hag ar pec'hed gantan atao ! Nann ! nann !... Bastard ac'han ! bastard alese ! skouarnad ac'han, tôl-troad alesont. Kalz a boan an neus ar pôtr-ze grêt d'ar valtouterien, evit bea diôchet eun tamm koad pe daou, e-pad ar goanv, skorn hag erc'h war an douar, evit ober tan da domma pe da boazat hon frejou, pe evit bea dastumet bozadennigou holen evit salla hon boued ? Difennet eo me 'oar. Kalz a zroug en neus-hen grêt evit bea distrujet pemp pe

c'houec'h gad (goulennet digant pôtred ar c'homananchou), evit rei, pa vijent klanv, eun tamm kig fresk d'am bugale ? Evidonme, ôtrou person, n'oun ket evit hen tamall, hen graio nep a garo. Skandalet em eus bet anean... Oh ! nebeut, nebeut, ôtrou person... « Mamm Izabel, mamm Izabel, evit Yannig ha Katellig, a lavare ar pôtr !... » Hag ar vamm, ôtrou person, n'he deus ket bet nerzkalon a-walc'h... ar vugale klanv... da...

— Nebon ! nebon ! Izabel. Gouzout a ran ervad penôs ho stad a zo hag a zo bet truezus meurbed. Evelato, gedon an ôtrou !... Me a gaozeo gant an ôtrou... Ha digasit ar pôtr d'ar c'hatekiz hag e vezo gwelet... Na disket ho peus-c'houi d'ezan e bedennou ?...

— Oh ! ya, ôtrou person, hag ive e c'hourc'hemennou; goût a ra anê dindan evor, ha tammouigou all a gatekiz. Diski a ra ar pôtr ar pez a gar, pôtr a skiant e vo hennez, met red e vo goût penôs dont a-benn anean, her bleina.

— Ma ! digasit anezan d'ar presbital, ar c'hatekiz a zigoro dimerc'her, da zek eur... Hag ahendall evelato penôs ez a ar bed ganeoc'h ?

— Mat a-walc'h, ôtrou person, p'eo gwir hon deus eun tamm mig bara da zibri, a-wechou eun tamm pesked, hag e c'hellet va c'hredi, ral e ve war an dôl kig gedon an ôtrou... N'omp ket figus, hag ar vugale, pa vent yac'h...

— Alo ! kenavezo ar c'henta, Izabel. Yec'hed mat d'eoc'h ha d'ho pugale !

— D'ec'h ive, ôtrou person.

Ar merc'her war-lerc'h, Bilzig, gant tri pe bevar bôtr all evettan, ac'h ês d'ar presbital.

Tok ! tok ! war an nor. Ar garabasenn o tont da zigeri :

— Hastit affo, paotred. Pelec'h ez oc'h-hu choumet ? Ar re all a zo aze; an ôtrou person evelato a zo oc'h ho kortoz. Evelato ! evelato ! A-raok antreal er zal, tennit ho poutou, marvad n'ez an-me ket da skuba war-lerc'h kanfarted eveldoc'h-hu.

Tennet o boutou gant ar bôtred, hag int er zal. Jarlig ar Pinter, Fanch Mourzig, Jojo ar Spagnol hag e genderv Olier ar Pôtr-ru, Lellig an Touz, Pierrig-Mari Gola, Fanch ar Skouarnek,

Lellig ar Monkuz ha kalz a re all a oa eno en o zav, an ôtrou person en e gador azeet eus an dôl, eul levr hag eun delienn baper dirakan, eur bluenn en e zorn.

Bilzig n'an nevoa ket ankouaet devez ar barner, hag en em lakaas war ar regenn diwea, a-drenv Lellig ar Monkuz.

— Da genta, paotred, eme an ôtrou person, me a ya da skriva hoc'h hanoiou.

Ha pep-hini a zigechas e hano, hini e dad, hini e vamm. Hag ar person a skrive, a skrive...

Tro Bilzig a erruas.

— Da hano, paotr ?

— Yvonig Tanguy.

— Hini da dad ?

Gir.

— Da dad ?

Ar vugale all da vousc'hoarzin...

— Bas... bas... bas... as tard eo, ôtrou person, a visteodas Lellig ar Monkuz.

E gomz n'oa ket gantan peurechuet, ma oa dorn Bilzig war e chod; eur grabanad an neus tapet, ha dispeget mat, m'en assur d'ec'h. Ha setu savet eur gabailh : tôliou treid ac'han, tôliou treid alesont, ha gir. An ôtrou person, gant kalz a boan, a deuas a-benn da lakaat ar peoc'h. Ar pedennou lavaret :

— Breman, eme an ôtrou person, ez an da c'houlenn diganeoc'h eun tammig katekiz... Bilzig ! Ped Doue 'zo ?

— Unan hepken.

— Ped person a zo en Drinded ?

— An Tad, ar Mab, hag ar Spered-Glan.

Lellig ar Monkuz a oa eur pôtrig divaoue (1), leusk a gorf, bac'h a spered, bisteod, ha gantan atao e veg a-rôk. Mesket, kemmesket an nevoa en e benn an Drinded, an tri Ferson, eun Doue hepken, ha ken luiet e oant ken n'oa ket evit o dibuni. Deut e dro da respont :

---

(1) *Divaoue*, lourd, inintelligent.

— Ped Doue a zo, Lellig ?
— Tri i i i, ôtrou person.
— Unan Lellig, unan hepken.
Ha Lellig, mezek ha trefuet, aon d'ean da vea rasklet.
— Ped Doue 'zo ?
— Leiz ar beel c'horo, eme Bilzig d'ean en eur c'houezadenn.
— N'an ê ê ê ket gwir, eme Lellig, ha krenv.
— Penôs n'eo ket gwir ? eme an ôtrou person, souezet.
Ar person a grede gantan penôs Lellig a responte d'e c'houlenn. Ha droug en ôtrou person.
— Penaos, g'naouek a zo ac'hanout, penaos n'eo ket gwir e zo eun Doue hepken ?...
— He... he... he... man ê... ê... ê... an hini a lavar ô... ô... ôtrou...
— Serr da c'hinou, selaou mat ha taol evez... Ped Person a zo en Drinded ?
— Tri... i... i... i... Ket, ket, ôtrou person.
— Ped ? Digech ha buan.
— Pevar : An Tad, ar Mab, ar Spered-Sante', Evel-se beet grêt.
Hag ar bôtred da c'hoarzin, da c'hoarzin ken a reudent (abaoe Lellig a zo bet leshanvet « Evel-se beet grêt »).
An ôtrou person ne c'hoarze ket.
— Daoust ha te a ouezo gwelloc'h da zakramanchou ?... Ped zakramant a zo en Iliz ?
Setu Lellig tapet berr : Ped zakramant a zo en iliz ? Bilzig d'ean entre daou : « Seiz ».
— Seiz, ôtrou person.
— Mat sur, evelato, Le'lig ! Niver anezo.
Bilzig en eur c'houezadenn :
— Teir roched ha peder hiviz.
Ha Lellig dievez :
— Te... te... teir roched ha... ha... pe... pe... peder hiviz.
Eur gelienenn, eur fubuenn ho pije bet klevet o nijal dre ar zal. Darbet eo bet d'an ôtrou person kouea en droug-sant.

Hag ar bôtred all adarre da c'hoarzin, pa weljont ne gouee ket kurunou an ôtrou person war o fenn.

Droug en ôtrou person, ken a verve; sevel a eure er-mêz eus e gador.

— Piou en deus d'it-te disket an traou brao-ze, marmouz fall ?

Ha Lellig a vleuje evel eul loue : ouen ! ouen !

— Piou ?... lavar piou ?...

— Ouen ! ouen !... Bi... Bi... a c'hlaourenne ar pôtr, ha birviken n'eo bet evit mont pelloc'h... Bi... Bi... Bi...

— Rasklet e vezi, marmouz !

Berraet an neus an ôtrou person ar c'hatekiz, gant an droug a oa ennan.

— Er-meaz ha buan, evelato !

Hag ar vugale evurus, hag er-mêz. Jojo a jomas da zellet ouz ki ar presbital (Pipi, anaveout a rit anean), astennet a-hed e gorf evel eut lanjore war dreujou an nor, beg e lost eun tammig gantan en diavêz.

— Jojo, lakaa da droad war e lost, eme Bilzig.

Ha Jojo a-blomm a dôlas e droad klei war beg lost Pipi. E droad ? n'an nevoa ket ankouaet marvad e voutez-koad er gêr, hag an tachou marc'h a oa enni ?

Eun harzadenn, eur yudadenn, eul lamm hag ar c'hi krog en brec'h Bilzig. Ar bôtred all d'ar red, er-mêz ar porz.

Evurus eo bet, ma oa eno ar person, anez da se, Bilzig a vije bet infamet gant ar c'hi, diframmet d'ean e dammouigou dilhad ha tammou mat eus e groc'hen.

— Peoc'h, Pipi !

Hag a dôliou treid, an ôtrou person a stlapas ar c'hi en kreiz ar porz.

Ar gwad a zivere eus brec'h ar pôtr :

— Petra ez peus great d'ezan ?

— Netra, ôtrou person !

Hag hen ive ha d'ar red hag er-mêz. Ne garie ket bea e-kichen an ôtrou person : Gwialenn ar barner, c'houi 'oar !... Ha dindan

evor, me ho ped d'am c'hredi, ar pôtr a zalc'ho, ha start, krogadenn Pipi hag a lakaio anei gant gwialenn ar barner...

Ar zadorn war-lerc'h, toutek ar bòtred o tont d'ar presbital, met buan ha buan o daoulagad a sederaas.

— An ôtrou kure a raio hizio ar c'hatekiz, eme ar garabasenn, en eur digeri an nor.

Gwella den a dôle troad war an douar, an ôtrou kure. Pa antreas er zal :

— Demat d'ec'h, ôtrou kure ! eme ar bôtred.

— Demat d'ec'h, bugaligou !... Azeet, azeet, lavaromp da genta : Ni ho salud, Mari...

Hag ar bôtred en eur vouez : Ni ho salud, Mari... Echu ar bedenn.

— Ar wech diwea, an ôtrou person an nevoa ganec'h diluiet kentel ar zakramanchou; hirio me ac'h a da zisplega dirakoc'h galloud an Otrou Doue : « An Otrou Doue, bugaligou, hen eo an hini an neus grêt pep tra : an nenv, an douar, ar mor, an dud, al loened, ar pesked, an traou a welet hag ar re a zo kuzet ouzoc'h. Hen a lakaa da ruilha, a-dreuz an oabl, an heol binniget, al loar hag ar stered; hen a zo en pep lec'h, en pep amzer, hep divez na derou. »

Hag ar vugale a selaoue piz ha sioul kelennadurez an ôtrou kure.

— Meulit-hen, bugaligou, ra veo meulet a-vreman ha da viskoaz !

Bilzig a lavaras da Jojo :

— Klev 'ta, daoust hag ema an Otrou Doue ive en grignol da vamm-goz ?...

— En grignol va mamm-goz ? eme Jojo souezet... Va mammgoz n'he deus grignol ebet.

— Ginaouek a zo ac'hanout, bajanek !

Jojo, sklerijennet :

— Doue a zo dre-holl, ôtrou kure, sur, sur ?...

— Ya, sur, va fôtr !

— Neuze ema en grignol mamm-goz Jojo ? eme Bilzig.

— Ya, sur !

— Tapet ! tapet oc'h, ôtrou kure, mamm-goz Jojo n'he deus grignol ebet.

Eus a belec'h ? eus a betore peurz, ar begek fall an nevoa tennet an dapadenn-ze ?

Ar vugale a c'hoarze, ha Bilzig a zeblantas d'ean bea dizoloet eun dra burzudus : eun diotach hepken... An ôtrou kure a ziskouezas d'ean, sklêr evel an de, penôs ne oa nemet eur bugelig diskiant, daoust d'ean da vea lemm a deod hag a spered. Ha Bilzig, evelkent, keun d'ean da vea grêt poan d'an ôtrou kure — karout a rê an ôtrou kure — a deuas d'e gaout goude ar c'hatekiz.

— Otrou kure ! ôtrou kure !

— Petra, mabig, petra a c'hoarve ganit ?

Hag e zorn war penn ar pôtr.

— Absolvenn ! absolvenn ! ôtrou kure, eme ar pôtr, goustadik, goustadik.

— Gouenn vat a zo ennout, Bilzig !... Bugelig dibreder, kalon vat, Doue d'az zikouro, va bugel !

Abaoe an de-se, Bilzig a selaouas sioul hag aketus kenteliou an ôtrou kure; frêz hag eeun e tiskas e gatekiz, ha penn-da-benn.

Ar c'hure ive, abaoe, pa gave ar pôtr war an torrod o vesa saoud ha denved e amezegez, pe o c'hoari gant e vreur hag e c'hoarezed, a jome gantan da gôzeal : alia, kelenn, bleina a rê anean. Hag evel-se, entre ar beleg hag ar pôtr, a-nebeudou, e savas eur garante dispar a bep tu, eur garante a trugare eus peurz ar beleg evit ar pôtrig dister, disprijet, kaseet gant kalz, eur garante a anaoudegez eus peurz ar pôtr emzivad evit an den a zouster hag a skiant a brize gantan diskenn beteg eur bugelig dister eveltan.

C'hoantaet eo bet gant ar c'hure diski d'ar pôtr lenn, skriva, ive niveri... Ha Bilzig a-nebeudou a ziskas e lizerennou, a zigechas anê, war an trêz gant e viz-yod, ha goude, gant eun drean spern ec'h aroudennas al lizerennou.

Eun devez ar c'hure a gasas ar pôtr gantan d'e gampr, hag

eno e tiskoueas d'ean, war eun delienn baper, gant eur bluenn, liou enni, penôs trei, distrei pep lizerenn.

Ar c'henteliou a badas keit hag ar c'hatekiz. Goude ar pôtr a rankas gonit e dammig boued; skol al levriou a oa echu evitan, skol ar vuhe a bado, rust ha kalet.

E bask a reas gant kalon, daoust d'ar goap a oa bet grêt outan, abalamour d'e zilhad : e vragou, eur bragou berlinj glaz bet d'e dad ha berraet gant Izabell; e borpant, bet digant ar c'hure, kalz re ledan ha re hirr, enkaet ha berraet ive gant ar vamm. Hag e voutou ? hag e dok ?

Kavet a oa bet war ar prez eur boutou-ler poultrennet, dilezet, bet gwechall da Varc'harid koz, kalz re vraz d'ar pôtr : digaledet int bet gant al lardigenn, duet gant ar ga'c'hudenn. Hag e dok ? Salver ! e dok ! tok eured eur maltoutier !

Na gwelet a rit-hu ar pôtr, eun tok re uhel gantan war e benn, en e dreid eur boutou re hirr, e zaouarn hanter-guzet gant diouvrec'h e borpant, hag e vragou berlinj glaz tronset war e voutou !

N'eus forz ! Goût a rê ar pôtr penôs ne oa ket gwell faro, ne oa ket gwisket herve ar c'hiz; goût a rê ive penôs e vamm a oa paour, penôs n'he devoa ket a arc'hant evit prena dilhad. Gwaz a ze ! gwaz a ze !

E bask an neus grêt gant kalon ha fe, furchet an neus ha piz, e gonsians. Penn fall a oa, taskanier, kilhenn (1), dont a raio da vea eur pôtr fur.

Bilzig, deut sonj d'ean en e vamm, ar vamm n'an nevoa ket bet anaveet, a zic'hriennas ar yeot a guze he men-be, hag eviti an neus pedet a wir galon, ive evit e dad, evit e vammig-koz Marc'harid, hag evit e vamm Izabel. Oh ! e vamm Izabel, pehini n'oa d'ean, herve al lezenn, na kar na par, ha pehini he devoa savet anean, gant poan he c'horf ha karante he c'halon. Lakaet an neus anê da bara war e ene a vugelig, hag e gorzailhenn en em waskas pa zavas war daolenn e evor skeudenn ar re a garie,

(1) *Taskanier*, querelleur; *kilhenn*, querelleur et méchant.

skeudenn ar re... Hag an dour en e zaoulagad, ar pôtr a voustre war e galon. Nikun n'eus goueet, rak ouz den n'an neus anzavet ar mennoziou o devoa d'ar c'houlz-ze trubuilhet e spered hag e ene...

Tremenet amzer Fask, ar vuhe pemdeiek a liammas anean en he devejou, en he oberou. Ha nebeut ha nebeut, kenteliou, kelennadurez ar c'hatekiz a zo en em vrumennet en e gonsians.

Evelkent ar c'hreunenn hadet en kalon ar pôtr beo a jomas, en gwirione blank hag orodet (1). An techou fall a drec'has war ar re vat; distrei a eure, herve ar Skritur, d'e hudurnez. Douget eo an den d'ar fall, peurvuia diegus en em leusk da vont war mare e youlou fall. Enebi oute ?... Pegen'kunv, pegen dous eo diskuiza ar penn war blueg bouk ar c'hreunennig. Marteze eun devez, eun devez hanv iè (2) ha klouar e teuio war wellaat ha da vleunia.

Breman, Bilzig a ziskenn, buan ha buan, ar pazennou an nevoa pignet en amzer e bask etrezeg ar Vadelez; deut a oa evel diagent, da vea eur c'hanfart drouk hag imoriek (3), atao o klask an tu da c'hoari tro pe dro d'ar re eus pere an nevoa d'en em glemm... Ah ! ah ! mar gallfe... Ar valtouterien, Pipi, Gargam, ar Barner... Ya, met eun tammig koz marmouz fall n'oa ken... Ar re all...

---

(1) *Blank,* faible ; *orodet,* rabougri.

(2) *Iè,* joyeux, brillant.

(3) *Imoriek,* vindicatif.

## XI

### *Bilzig hag ar Valtouterien*

Bilzig 'ta, e-pad ar goanv, a rede an ôchou ha tra pe dra e tioche. Droug er valtouterien o redek war e lerc'h.

Eur wech, entre doub-de ha doub-noz, goude eun tôl-amzer, Bilzig a oa o furchal kerreg an enezenn : rust a oa ar mor. Seblantout a eure d'ean, en mesk inoenn (1) an tarziou-mor, gwelet punseou o tont d'an daze. D'ar red e teuas da gaout Jarlig koz, hen ive o vesa ar mor, kuzet a-drenv eur garreg, war lein an enezenn.

Na padal ma klevas e oa punse war an ôd, ha Jarlig kerkent hag ar pôtr en daze.

— Barrikennou didalet, gwin a oa enne ! eme ar pôtr koz. Daoust ha ne gavfomp-ni ket unan, unanik hepken en he fez ?...

Ha gant beg e deod e lipe e vuzell, tronsal a rê e fri.

— Gwin, pôtr, gwin !... Klaskomp en eur c'hogn bennak... Marteze...

— Jarlig ! Jarlig !... unan... aman !...

— Petra 'vo grêt ?... N'omp ket evit he zenna ac'han !...

— Hag ar valtouterien ?...

— Ar valtouterien ?... eme Jarlig koz. Ah ! ya, ar valtouterien !... Kê, ha d'ar red, dindan beg ar Roc'h-Vran. Eno e ri eun tammig tantad gant lann ha raden sec'h...

— Eun tantad, Jarlig ?

— Ya, pôtr, hag hast afl'o, ha ken buan all an distro.

Bilzig, sounnet dirag an den koz :

— Eun tantad ! ober tan !...

— Ken divaoue-ze 'out deut da vea, te ?... Hag ar valtouterien !... Buan ha buan ec'h afont da domma... ah ! ah !... du-hont,

---

(1) *Inoenn*, écume.

d'an tantad, ha da lavaret o fedennou, hag, e-pad an amzer-ze, ni... ar gwin...

Hag ar pôtr d'ar red, a-dreuz an ôd, da veg ar Roc'h-Vran.

Jarlig koz, daoust d'e gozni, n'oa ket hualet. Bet eo beteg e di e-unan hag hini Izabel, hag o zri, Jarlig, Jobig e verc'h hag Izabel gant peb a varaz, ha d'an enezenn.

Ac'hane, pa errujont, e weljont an tantad.

— Eun tantad ? eme Izabel.

— Ar valtouterien a zo du-hont o tomma, a respontas Jarlig, ha Bilzig ne zaleo ket.

Toullet ar varrikenn gant eur wimeled, leuniet ar barazou.

— Arabad eo d'emp ober re a drouz evelkent ! eme Jarlig... Met setu Bilzig...

Ha peb a varazad win war o fenn hag int d'ar gêr, maltoutier ebet n'o deus kavet war o hent : aet e oant, ha d'ar red, da welet an tantad...

Antronoz vintin, n'oa brud dre ar bourk nemet eus tantad beg ar Roc'h-Vran, hag eus ar barrikennou gwin didalet, kavet war an ôd, en-dro d'an enezenn. Tre ar mor, en izelvor, leun a dud o redek an ôchou ; an darnvuia a oa en-dro d'an enezenn ha da veg ar c'hastell, pep-hini o klask tafea ar gwin.

Ar valtouterien gant o fuzuliou, o sabrinier, o fistolennou, a dôle evez mat.

Eun toulladig martoloded a gavas, en gaolienn eur garreg, eur varrikenn en he fez. Hag int a dôliou mein d'he zidala. Galvet o deus ar re a oa en o c'hichen da gemer o feurz er varrikenn. Gwazed ha merc'hed hag all, gant o boutou koad, ha da eva ! da eva !... Grêt o deus, kement ha ker bihan, ken ma en em unanas en-dro d'ar varrikenn eun toullad mat a dud, ha pep-hini an neus bet e voutezad gwin.

Ar valtouterien a goueas war an tôl : digemeret mat int bet, difrêzet, leshanvet : « Didalve ! chaj gourlenn ! » Ha pep-hini evelkent en eur youc'hal, a eve, eve. Ha boutez pe voutez ac'h ê atao er varrikenn.

Gallet o deus evelkent, ar valtouterien, gant kalz a boan, la-

kaat ar gwin da redek. Neuze ho pije bet klevet kaera jolori ha jabadao a zo bet biskoaz klevet, en Breiz-Izel, entre Montroulez ha Lannuon. Bea 'oa eno marvad, daou pe dri c'hant den, gwazed, merc'hed, kanfarted, trefuet, trelatet o fenn, hanter-veo pe veo darn anê, hag a grie, a youc'he, a sutelle en-dro d'ar valtouterien. An arvest-ze en em zirolle en mesk ar gerreg, a-us d'an tôliou mor a deue da frega dindan o zreid :

— Chaj gourlenn ! loened louz ! amprefaned !...

Ha padal na dreist trouz ar jolori, kroz an tarziou mor er c'haoliennou hir, setu e sav eur vouezig sklêr diwar kern uhela beg ar c'hastell. Pep-hini a anavee an ton hag ive ar zon, zon Brigadier ar maltoutier.

War beg ar garreg, Bilzig hag eun toullad pôtred ha pôtrezed a gane ar c'han, ar wazed hag ar merc'hed, d'an traon adalek beg ar c'hastell beteg an enezenn, a ziskane. Piou an nevoa grêt ar ouidell-ze ? Piou ? tamall a red anei da Jarlig koz.

Ar zonig-ze a oa bet grêt da vrigadier ar valtouterien, eur C'hernevad kajus (1) ha kilhenn.

Evurus eo bet, ma teuas ar person hag ar c'hure war an ôd, da ober an disparti entre ar vartoloded hag ar valtouterien; panevert da ze, na petra a vije bet c'hoarveet eno !

Eun nebeut goude, ar peoc'h a renas adarre er bourk. Met ar valtouterien, pôtred lemm, daoust ha marteze abalamour d'o didalvoudegez, o devoa dalc'het evor eus arvest ar gwin. A-nebeudou o deus dizoloet an doare, penôs Bilzig an nevoa kavet ar varrikenn win, penôs an nevoa grêt tantad beg ar Roc'h-Vran, ha penôs Jarlig koz hag e verc'h, Izabel ha Bilzig o devoa diochet ar gwin punse. Re diweat ! evet ar gwin.

— N'eus forz ! me 'gavo d'ê o marchou, a lavare ar brigadier, d'in-me e paefont ar gwin hag ar zon. Me a raio d'ê o boutou !...

— Brigadier, eme Jarlig koz, eun devez, pell goude, ma kleve anean o toui Doue penôs Bilzig hag hen, Jarlig koz, ac'h aje o-daou d'ar galeou — Brigadier, ho leou-douejou ne dalveont ket

(1) *Kajus*, grignous.

kalz a dra. Evidon-me forz ne roan ac'hanoc'h, ha fê a vefe ganen diskouez penôs eur zonig ken dister he deus tiet ac'hanoc'h. Ha m'an neus Bilzig evet eur werennad gwin Bourdel (ha digech mat a ran va giriou), m'an neus Bilzig evet eur bannac'h gwin, ar gwin-ze an neus grêt vad d'e galon, da galon eur paour kêz kristen, muioc'h a vad eget an hini ho peus skuilhet ha lakaet da redek ha da goll er mor. Da biou hennez an neus skleraet e lagad, tommet e galon ha sederaet e spered ?

Abaoe, Bilzig, hag a dost, a zo bet heuliet gant ar valtouterien. Met heman n'oa ket eun diod, skanv meurbet a oa e dreid, ha piou ac'hanoc'h a nivero an troiou goullo an neus grêt d'ê pilpazat war an torrochou.

Gargam, eus e du, a ziwalle ha piz gedon e otrou : karet an nije bet ive kregi en skouarn ar pôtr.

Ha Bilzig ac'h ê d'e higennou, da bunseal; sutellat a rê d'ar valtouterien ton kantik ar Baradoz, difrêzal a rê Gargam. Kroc'hen kurunou ! Eur pôtr ral Bilzig pa lavaran d'ec'h !

## XII

### *Bilzig ha Pipi*

Ped gwech ive an nevoa klasket an tu da dapout Pipi, ki ar presbital ? met Pipi a oa glorus an tamm anean. Klevet 'ta : ki an ôtrou person !... Ha ne vije ket gwelet bemde o redek dre ar bourk... Met eur c'hi, n'eus forz pegen c'houizigell (1) d'ean da vea, n'eo evelkent nemet eur c'hi, deut eur zorc'henn bennak d'ean, evel ar re all, heman ne wele ket pelloc'h ha beg e fri.

Kiez ar Brigadier a oa en rud : deut eun heugenn da Bipi da vont da giesa.

Digor dor ar presbital, Pipi a dennas gantan e dreid er-mêz an ti, hag hen e hent.

Ar bôtred, kanfarted drouk, evel m'eman gante ar c'hiz en pep bro, a dôliou mein a rede war-lerc'h ar giez hag ar chaj. Hag ar vein a frone en-dro d'ê hag a-wechou war o c'hroc'hen.

Keun da Bipi dirag eun hevelep arvest da vea kuitaet e brespital. Netra evitan da deskaoua war an dachenn-ma. En-dro d'ar giez e rode, e rede, e lamme, e harze, e kroze hag a skrigne o dent pôtred divergont meurbet, chaj gouez hir ha lemm o dent, hag evit eur c'houezadennig an nevoa tafeet deus ar giez !... Kiz'dik Pipi, kosaat a rê. Ha m'an nije bet goueet !... eun tamm kiez fall... Nemet eun diot ne oa... Ha petra a lavaro an ôtrou person hag ar garabasenn ?... Mont da giesa !... Mont da giesa !... Distrei a raio war e c'hiz d'ar gêr, absolvenn e bec'hed e c'houlenno digant ar garabasenn...

Keit ha ma wente, en e spered a gi, an holl mennoziou-fur-ze, ar vugale a dostaas goustadik outan. Eun tôl men da Bipi, spontet ha dre e spont Pipi ac'h ês da glask repu en kraou

---

(1) *C'houizigell*, orgueilleux, vaniteux.

moc'h Per ar C'ham. Tiet ! Tiet, Pipi ! Petra 'vo grêt dioutan ? Eur goz kastolorenn doull a oa war ar bern teil.

— Stagomp anei d'ean ouz e lost ! eme Bilzig.

Bilzig a stagas, ha start, m'hen assur d'ec'h, gant eun tamm neud gouel, ar gastolorenn ouz lost Pipi... Kizidik c'hoaz, ar paour kêz lost, abaoe ma oa bet darbet d'ei bea bet friket gant boutez koad Jojo.

Hast gant Pipi da zilezel e graou ha da bellaat diouz ar ganfarted.

— Er-mêz, koz ki !... er-mêz !...

Eun tôl baz d'ean war e gein, er-mêz ! Eun tôl troad d'ean en e reor ha dindan skrijadennou ar bôtred... Houp ! eul lamm hag hen war an hent. Tennet a boan ! Evurus !... Met petra, petra ? Drign ! drign ! baon ! baon ! ar gastolorenn a lamm war e lerc'h, eus an eil men d'egile. Ha Pipi da redek. Houp ! houp ! met ar gastolorenn daonet, krog en e lost, ne zistage ket. Houp ! houp ! d'an daoulamm-ru hag ar vugale war e lerc'h o youc'hal. Ar vein a fron en-dro d'ean. Buan, buanoc'h c'hoaz !... Pipi diot-nay... Pelec'h ec'h a ?... Drign ! drign !

— Hu ! hu ! Pipi... a grie ar bôtred, Bilzig er penn kenta.

E deod, eun troatad er-mêz e c'hinou, e lost dinerzet a-rez an douar, Pipi ac'h ê, hag atao war e lerc'h ar gastolorenn. Kement ha ker bihan ken abarz an divez, ar paour kêz ki a goueas, kastolorenn hag all, en toull dor ar presbital. Eno ar garabasenn a gavas anean hanter-varo, d'an abardae a-rôk koan.

Pecherou a zo bet grêt da Bipi, ha gant ar garabasenn ha gant an ôtrou person. Paour kêz Pipi !... Goustadik, goustadik, ar gastolorenn a zo bet distaget : kignet ha dirusklet beg lost Pipi. Paour kêz Pipi !... Prederiet mat eo bet gant e vestr, ha, dreist-holl, gant e vestrez. Yac'haet ar pôtr, dionet (1) evit atao ? evit eur pennad da vihana da vont da giesa... Eur gentel vat ha talvoudek da Bipi rak n'eus diskamant gwelloc'h eget an hini

(1) Sevré.

a ve roet d'emp hag a zigemeromp, met, klevet 'ta, diwar hon c'houst hon-unan.

Abaoe Pipi a zelle a-dreuz ouz ar bôtred, grognal, harzal a rê oute; ha pa wele Bilzig ! pa vije gant ar garabasenn, neuze e c'hrogne, neuze e harze, tre ma c'halle; pa vije e-unan, avad, e lost entre e ziouhar, e rede, aon d'ean, rak an tôl-mein a gleve o fronal en-dro d'e ziouskouarn.

Eun tamm enklask a eure an ôtrou person, hag e teuas da c'hoût penôs ar vugale o devoa, war ar c'hi, roet o absolvenn d'an ôtrou person, evit e rustoni en o c'hever. Hag ive, marvad evit paea d'ean ar per, ar c'hastrilhez, ar spezard o devoa d'ean debret en devez o laeronsi.

Na piou tamall ? Bilzig ? Heman, gwir eo, an nevoa staget ar gastolorenn, met holl ganfarted ar bourk o devoa o feurz en droïdell grêt da Bipi.

— Peoc'h ! peoc'h ! a vousgomze an ôtrou person, pa lavare d'ean e garabasenn penôs e oa red skourjeza a neve ar bôtred. Seder na laouen ne oa ket evelkent an ôtrou person.

— Koz kanfarted ! kredi ober droug da gi an ôtrou person !... Tregeriz !... Tregeriz !... Ha Bilzig ?... Bilzig !...

## XIII

### *Bilzig ha kazeg ar barner*

Imoriek (1) 'ta e oa ar pôtr ha dalc'het an nevoa c'hoaz war e bensou blaz gwialenn ar Barner; biskoaz evelkent en e empenn n'an nevoa bet siket penôs, eun devez, e c'hallje, hen paour kêz reuzeudik, restôli d'ar barner an derou mat, bet digantan, pe war e c'hourc'hemenn, er zal vras ar presbital.

Ar barner a oa eun ôtrou ha n'oa ket brao delc'her penn outan. Gwir eo, pa deue d'ar bourk, peurliesa, pa zave gant ar c'hra, an hent ne vije ket re ledan evitan. Petra fôt d'ec'h ? Pep-hini ac'hanomp an neus e si ! Hini ar barner ?... eur bannac'h a gare, eur bannac'hig gwin-ardant.

— Eun dakadennig, Mari-Janig, a lavare an ôtrou barner d'an ostizez, eun dakadenn !...

Trelatet eun tammig penn an ôtrou barner, neuze pa gave eur martolod koz bennak :

— Na kemer a rafes-te eur bannac'hig, Fanch ?

— Evelkent, ôtrou barner.

— Peb a dakadennig d'emp, Mari-Janig.

Nebeut goude, e vije gwelet en-dro d'ar barner, pemp pe c'houec'h pôtr koz.

— Eun dakenn, Mari-Janig !...

Hag an ôtrou barner evurus, evurus, hanter-veo, ma vije skanv a spered, gwall bounner e vije a dreid, ha teo e deod. Ha peurvuia ive, pôtred ar bourk, Bilzig er penn kenta, a vije oc'h e c'hedal, hag, en eur gana, ec'h ênt da ambroug anean betek Kroaz Pennenez :

*Kerjantjili barvek wenn,*
*Galochou bras, porpant lien.*

(1) *Imoriek;* vindicatif.

Eun dervez 'ta, ar barner a deuas d'ar bourk. D'ober petra ? Ze na zell ket ouzoc'h, na kennebeut ouzon-me. Dont a eure d'ar bourk, ha war varc'h, war gazeg e dlejen lavaret. E varc'h (e jao a lavarje eur bloc'hig) a oa eta eur gazeg, Bidoullig he hano, eur gazeg wenn, koz douar. Staga a eure ar barner e gazeg e marchosi Mari-Janig, eva a eure eur bannac'hig, hag hen d'ober e vennad.

Ar vugale a zo klufan, ken klufan hag ar merc'hed; ar barner, aet en e hent, setu int er marchosi. Gliz a rê. Hag int da zellet ouz ar gazeg; gwelet koulskoude o devoa bet Bidoullig meur a gant gwech. Bilzig a oa, evel ma oa dleet, en o zouez. Ha penôs... (Piou hen lavaro ?... hen marvad ne ouie ket e-unan) e savas en e vennoz koun gwialenn ar barner, hag ive ar c'hoant, an ezomm d'hen tizout d'e dro.

Keit ha ma oa bet o redek ar pardoniou gant bugale ar bevien, o ruza e voutou war henchou Breiz-Izel, an nevoa disket — c'houi her goar ervad — kalz a droiou burzudus. Evit ober fringal eur marc'h pe eur gazeg — gwelet an nevoa hen ober meur a wech — daoust pegen koz d'ean pe d'ei da vea, n'oa ket red rei d'ean pe d'ei kalz a gerc'h; eur bodig drez, dindan e lost, a oa gwelloc'h eget kerc'h na gwin-ardant.

Sioulik, gir da zen, Bilzig a glaskas, a gavas, a zidelias eur bodig drez ha ne viras nemet begig ar brank kalet ha leun a zrein. Tostaat a eure, heb ober van a netra, ouz ar gazeg, hag ar begig drein e sikas e-mesk ar reun, dindan lost ar gazeg. Hag hen er-mêz ar marchosi da c'hoari kornigell gant Jojo ha daou pe dri all.

Nebeut goude, ar Barner, evet gantan peder pe bemp takadennig, a deuas d'ar marchosi :

— Erru ar barner ! ar barner !

Eur sutelladenn :

— Nebon ! Kanfarted ec'h et da vont alese !

Eun tôl sutell entre e zent :

— Ar wialenn ! ar wialenn !

Hag ar bôtred, o daouarn gante en o godellou, a gerzas ermêz. Hag ar barner a c'hrozmole :

— Kanfarted ! ar wialenn... Sonj hoc'h eus ?... ar wialenn !

Distaget gantan Bidoullig; pounner e oa ar barner, bec'h d'ean, en eur c'houeza evel eul louz, en em zevel war an dipr : e dreid er skleugiou :

— Hu ! hu ! Bidoullig.

Ha Bidoullig da hija e lost, dever enni eun tammig, laouen da vont d'he c'hraou. Siouaz ! an drein a stokas ar c'hig; Bidoullig a oa kizidik meurbed eus an tu-ze, ha, gant he zroad klei a-drenv, e tistagas eur flipad...

— Ho ! ho ! petra, Bidoullig ? eme ar barner souezet.

Bidoullig o rual ! Ouspenn dek vlâ a oa abaoe ma n'he devoa grêt kemend-all ! Ha ne oad ket en miz ebrel !

Hag o-daou, ar barner hag e gazeg, o sevel ar c'hra, met ne oant ket en o jeu, neu ebet ne rê Bidoullig, hag ar barner, pa wele e gazeg o plega, o hija he diouskouarn, droug enni, a hije ive e benn.

Bidoullig, an douster, ar furnez, petra a c'hoarvee ganti ? Mouzet an eil eus egile.

— Petra a c'hoarve ganti ? a adlavare ar mestr d'ean e-unan... Biskoaz he fenn fall n'he devoa bet grêt !... Petra ?...

Bidoullig ive, dre he spered a gazeg a lavare :

— Re a dakadennou, marvad, an neus evet hirio an ôtrou. hag, hep goût, 'm eus aon, an neus mesket gant reun va lost eun drean bennak drez pe spern.

Hag hi a hije he diouskouarn evit diskouez d'he mestr nan ê ket mat an traou ganti.

Erruout a rejont evelkent war ar plên, kent diskenn da Bennenez.

— Eun tammig d'an drot, Bidoullig !

Hag ar marc'heg a skoas gant e wialenn eun tôlig war dalier ar gazeg.

Bidoullig, mar plich, a reas digemer treut da becherou he mestr hag hen diskoueas : eun tôl lost war he morzed dehou.

Ya, met pa zistroas al lost d'e lec'h, piou a zo bet tïet ?... Bidoullig ! An drein en em sikas, en em voutas, ha doun, en kig ar gazeg. Hag hi da rual, da hijal he lost, da c'hourignal. Siouaz ! seul-vui ma 'c'h hije he lost, seul-vui an drein a rê o dever, ha dounoc'h-doun e sikent o beg er c'hig. Bidoullig a ziode : ruadenn ac'han, ruadenn alese; sevel a rê e reor.

Ar barner a garie e Vidoullig. Evelkent petra a c'hoari ganti ?... Penn fall, Bidoullig ?...

Habask n'oa ket an ôtrou barner.

— Allon, Bidoullig !

Hag eun tôl gwialenn war skoa ar gazek. Houman, droug enni, a zistagas eun tôl ru gant he zroad dehou.

— Fe d'am ôtrou d'an doulle ! eme ar barner, evel-se eman kont ?

Hag eun tôl gwialenn zec'h a begas war bensou ar gazeg — eun espled, Bidoullig ! — Houman, touellet gant an droug a oa enni, a ziskennas gra Pennenez d'an daoulamm-ru : lavaret ho pije eun diaoulez. Ya, met ar Barner, droug ennan ive. Dao ! dao ! da Vidoullig gant ar wialenn.

En eur pleg berr war an hent, dirak poull hao ti ar Faven, hep doujans evit he mestr, Bidoullig hen divarc'has. Koueet ar barner er poull hao !... Er poull hao !... Eur pôtr brao, an ôtrou barner Kerjantjili ! E zilhad leun a fank hag a frigas, e dok e-kreiz ar poull, e c'hinou leun a hao, hag e vleo, e vleo, Salver Jezuz !

Pa oa savet en e zav nemet hao ne oa.

Ha Bidoullig ?... Bidoullig ebet ne welas. Houman a oa aet gant ar gounnar pe gant ar foeltr, pe gant mil malloz an ôtrou Doue, d'an daoulamm-ru etrezek he marchosi, e-lec'h ma oa bet kavet maro-mik, an de war-lerc'h.

E-pad pemzek de n'oa bet ken kôz entre Lokirek, Guimaëk ha Lanmeur nemet eus ar barner hag e gazeg; ar c'hurunou, a vije bet koueet war tour Kernitron, n'an nije ket grêt kemend-all a drouz.

Na gwelet a rit-hu ar paour-kêz barner, fank hag hao hag

all o vont d'ar gêr ! Treantet gant an hao gleb-dour-teil. Ha war dreujou o dor klufaned Pennenez o c'hoarzin goap outan. Marvad ma vije bet kanfarted ar bourk eno, aet e vijent bet, marvad, da ambroug anean beteg e di.

Ar givijerien, pere a gignas ar paour kêz Bidoullig, o deus kavet ar bodig drêz a lakaas ar gazeg fur da drei en diotaj. Roet o deus anean d'ar barner, hag heman, sioulik, a reas eun enklask. Den ne oa bet er marchosi nemet an toulladig pôtred an nevoa gwelet e-unan, hag en e spered, koulskoude difius, ne goueas ket ar mennoz e vije bet unan eus ar re-ze an nije bet grêt an tôl... An tôliou gwialenn, ôtrou barner, roet hep abeg na reiz, a ve paeet, er bed-man pe er bed all.

Bilzig, c'houi hen goar ervad, ne oa na birbilher (1), na brabanser, hag a zalc'has evitan e-unan hano an hini an nevoa lakaet Bidoullig da ziodi hag he mestr da gouea er poull-hao : c'hoant n'an nevoa ket da vea tapet diwar-bouez e deod. Hag evelkent, am c'hredo neb a garo, tamm laouenidigez ebet ne dennas Bilzig eus digoue ar barner... Abalamour da betra ? Abalamour da betra ?... Goulennet digantan. Hen e-unan, marvad, ne vije ket bet evit hen displega dirakoc'h, hen gouzanv a rê.

(1) *Birbilher*, bavard.

## XIV

### *Bilzig gwasket*

Evel-se Bilzig a greske en oad hag en nerz, en furnez !... Mat atao ha karantezus evit e vamm Izabel, kilhenn ive atao gant ar re all. Gwir eo, ar re-man ne oant na tener, na trugarezus en e genver : ne oad ket evit bea re rust en kenver eun hailhon evel Bilzig, a lavare holl dud 'ar bourk. Mouez an holl, mouez Doue ! Ha dao da Vilzig, pa vije tapet en eur pleg L'err bennak.

Eun devez 'ta, ma oa o vesa bioc'h ha denved e amezegez, en Park ar Mêzou (penôs ec'h erruas an doare ? Bilzig biskoaz n'an neus hen gouezet), bioc'h ha denved hag all aet en park nesa. An anevaled, c'houi 'oar, o deus o fenn o-unan, o mennoziou, o zechou, o youlou. En em glevet a oant evit mont da laerez er park all ? Marvad. Ha Bilzig da redek war o lerc'h. Flastret ar patatez, ar melchon; ar vioc'h a zic'hriennas eur gôlenn sklech (1). Perc'hen ar park a erruas war an torfed. Heman ne c'houlennas ket digant ar pôtr hag-en an nevoa meset mat e anevaled, hag-en an nevoa grêt e zever.

Ar paour kêz Bilzig a baeas evit an holl : evitan e-unan, evit ar vioc'h hag evit an denved. Skouarnad ac'han, skouarnad alese, ken a drizilhonne e empenn, ha panevet ma oa stag mat e ziouskouarn ouz e benn, a dra zur, e vijent bet chomet etre biz-meud ha biz-yod dorn dehou Fanch Glauda.

An dud diwar ar mêz n'int ket kizidik evite o-unan, ha pegen nebeut evit ar re all !... Evelkent Bilzig a gavas d'ean penôs... rak, kousto pe gousto, eur gôlenn sklech ne dalvee ket ar c'hrabanajou, ar skouarnajou a oa bet roet d'ean didrue. Hag ar vioc'h hag an denved, penn-abeg d'e binijenn, a oa, du-hont,

---

(1) *Kôlenn sklech,* chou à vache.

o peuri evel pevar anevalig dinamm ha dinoaz. Eur wechig an amzer, e savent o fenn da zellet ouz ar pôtr, marteze evit ober goap anean, piou a oar ?

Ha Bilzig d'e dro : ha dao d'ar vioc'h, dao d'an denved ! Hag ar vioc'h da vreskign, an denved da redek ha da vêal eus an eil penn d'ar park d'egile. Ya, met ar vioc'h a oa bet gant ar c'hole, eur pemzek de a oa, ha, pa erruas ar bugel ganti er gêr, he ferc'hen en deus d'ean kanet eur c'hantik all, ha ken didrue all.

Eur wech all, brao an amzer anei, plên ar mor evel eul lenn, an darnvuia eus pôtred ar bourk a oa o c'hoari er bagou bihan, o poleat, o rônat. Bilzig, netra d'ean da ober en ampoent-ze, a zelle c'hoantek oute, hag a lipe gant beg e deod ar vic'hienn a ziskenne war e vuzell ; e vreur Yannig a oa en e gichen, e vizyod gantan doun en e fri.

— Bag vihan an Touz a zo war flot, Bilzig, eomp enni ! Deus, Bilzig, deus !

Ha Bilzig, evit ober plijadur d'e vreur, plijadur ive d'ean e-unan, rak ne garie ket kalz chom war e c'hoant, en em leuske da vont...

— Deus, Bilzig !...

Diês enebi... Hag int o-daou en bag vihan an Touz, evurus. Ha da boleat ; redadeg bagou entre ar bôtred, ha bec'h d'ei !

Ya, met an Touz a deuas war ar porz, ezomm d'ean eus e vag. Pelec'h eman ?... Setu hi du-hont, daou ganfart e-barz... Ho ! ho ! hou... oup !

Bilzig, lemm e lagad ha sklêr e skouarn, an nevoa anaveet an Touz ha klevet e hopadenn. Ha flêr en e vragou !... Bilzig a bolee a nerz e gorf, met enep ar mare !...

Hag an Touz a c'hrozmole, droug ennan, war ar chaoser, o c'hortoz ar vag vihan. Ha, pa erruas Bilzig en ôd, daoust d'ar c'houezenn da redek war e dal, ha d'e roched da vea gleb war e gein o poleat, evit e zec'ha an Touz a roas d'ean dizamant eur flipad war e fri.

— Marmouz 'zo ac'hanout, ar wech kenta, ec'h i war da benn er mor !

Hep klemm, Bilzig a zigemeras e friad : ar gaou gantan. Evelkent ar pôtr a huanade, o welet e gamaraded o c'hoari, o vageal du-hont war ar mor plên... Hag hen ! hen... aç'h ê d'ar gêr gant e grabanad, Yannik war e lerc'h o suna e vic'hienn.

Gwasoc'h c'hoaz a c'hoarveas gantan, eur pennad goude. War ar pemde, a bell amzer, a-viskoaz marvad, ar bôtred a c'hoarie kornigell; d'ar zul, evit elbedi o dilhad, ha miret d'o labea, ec'h ênt war an hent bras, en traon gra Pennenez, da c'hoari blei.

Ar zul-ze 'ta, a-rôk ar gousperou, Bilzig gant ar vugale all, pôtred ha merc'hed, a oa o c'hoari. Tapet e oa bet da vlei, d'ean da dapout eur blei all. Ar blei en em zalc'he en distro ar c'hra, ar vugale all (an denved), eun tamm uheloc'h : d'ê al lans evit redek war-bouez traon. Ar Blei a gan, an denved a ziskan.

| | |
|---|---|
| Ar Blei. | Denvedigou, deut d'ho kraou, |
| | Eman ar Blei en Koad-ar-Jaou. |
| An Denved. | Ped ha ped ? |
| Ar Blei. | Nao ha dek... |
| An Denved. | Piou eo ar vamm ? |
| Ar Blei. | Ar Gontez kamm. |
| An Denved. | Piou eo an tad ? |
| Ar Blei. | An Arabad. |
| | Deut d'ar gêr en eur vagad |
| | Pe 'vefet taget |
| | Gant ar Blei arajet. |

Ar zul-ze, dre eur burzud, an ôtrou kont ha Gargam a deuas d'ar gousperou : war varc'h e oant deut deus Tremedern.

Klevet o deus kan ar vugale. An ôtrou ne oa ket hep goût piou a oa ar Gontez kamm, na piou an Arabad, hag anaveout mat a rê ive Blei ar Jaou : Hen a oa ar Blei, e vamm ar Gontez kamm, hag e dad ar Arabad.

Ha droug en ôtrou. Ar vugale, gwelet gante an ôtrou ha

d'ar red d'an traon gant ar c'hra. Bilzig, en pleg an hent, n'an nevoa ket gwelet anean, hag a grie diwar-bouez e benn :

— Piou eo an tad ? An Arabad... Piou eo ar vamm ? Ar Gontez kamm...

Amzer n'an nevoa ket bet da zellet en-dro d'ean, ma oa Gargam krog en e golier.

— Ac'hanta 'ta, pôtr, tiet out ! Kroc'hen kurunou !...

Eur gir en galleg a lavaras ar mevel d'e vestr. Heman a zellas ouz ar pôtr ken didrue, ken divergont !

— Te eo ar mic'hiek... Distruja va gedon, va c'honifled !... Dao d'ean, Gargam !

Gwialenn Gargam a binse hag a bege kement ha hini ar barner, ha Gargam a skoe dizamant war groc'hen ar pôtr. Bilzig a voac'he, tre ma c'halle.

Dilezet o deus anean war an hent... Tri devez eo bet war e wele. Arajet ar pôtr. Ha kaer he deus bet Izabel dizalia anean, adstigna a raio lasou en girjer Koad-Keraudren. Gwaz a ze da c'honifled an Otrou !... Ha mar gallfe gwaska Gargam !... Stigna a eure e lasou en koajou hag el lanneier an Otrou... Ha Gargam a c'haloupe war-lerc'h ar pôtr.

# XV

## *Bilzig, Gargam ha mab an Otrou*

En ti Izabel ar vugale a greske, Bilzig a deue da vea eur pôtr krenv. Hag e-pad ar goanv an nevoa sikouret e vamm da besketa, da vejina ha da werza ar pesked, ar c'hregin hag ar bejin troc'h ha dizol. Deut an hanv, ha gantan an heol tomm, ar mor plên ha kompez, an hanv : bennoz Doue, laouenedigez ar vugale. Na gwelet a rit-hu anê, en korf o roched, diarc'hen, o bragou tronset gante beteg o daoulin, o redek war an ôd, o klask kontelleged, malkoned (1), tareleged, pe er poullou-trêz, er vorlennou oc'h ober redadegou gant o bagou : gobiri, biskinennou, goelettinier, teir gwerniou greiet d'ê gant o zadou. Pa deuio ar mor war an a-rôk, sellet oute o neunv : emaint evel pesked en-dro d'ar gerigi (2), pe o vageal er bagou bihan.

Bilzig ha Yannig, goude o fesketerez, padal ma c'hallent tenna o zreid gante er-mêz an ti, ha d'ar red war ar porz da c'hoari gant ar re all, da neunv, da vageal.

An de-se, Bilzig hag e vreur o devoa bet e ôtre digant Saïg Jelvest da vont en e vag :

— Kê e-barz, pôtr, a c'hourc'hemennas Saïg da Vilzig, met be aketus da deuler d'ei he eor, e-lec'h ma hen kavi.

Mab an ôtrou, eur pôtr a bevarzek vlâ, an ôtrou Beskont, a lavare Gargamm, leiz e c'hinou eus ar gir-ze, — an ôtrou Beskont 'ta a falveas d'ean, an de-se ive, mont da ober eun tammig tro war ar mor. War e benn e dok garlantezet, en e dreid boutou bouklou arc'hant, gwisket gantan e borpant voulous ru hag e vragou sei melanijet (3). Brao ral an ôtrou Beskont,

---

(1) *Malkon*, murette.

(2) *Kerigi*, pointes de rochers, petits rochers.

(3) *Melanijet*, jaune passé, jaune pâle.

eur verc'hodennig. Hag hen war ar porz, heuliet a-dost gant Gargam, heman e wialenn gantan atao en e zorn.

Pôtr a bevarzek vlâ 'ta an ôtrou ha strij, eur glazard a bôtr henvel ouz e vamm hep he madelez, lorc'h ennan. Klevet 'ta, ne oa ket evelkent mab e dad hep abeg : mab eur C'hont !... Na c'houi a zo beskont ? Beskount evel ma lavare ar garabasenn en e yez a Leonardez. « Besk out » a rê Jarlig koz en eur difreza anei. Besk out ? Ha nan oun ket, a drugare Doue. Ma vije bet Jarlig koz hag ar re all beskonted marvad n'o dije ket goapaet evel-se. Rak hag em c'hredet, mar keret, stankoc'h eo ar beskonted war douar Breiz-Izel eget ar bili war ôd Porz-Biliek. Ha pep-hini a denne e dok d'ar beskont, ive d'e vevel, c'hoarzin goap a rênt dioute a-bell. A-dost ? a-dost gwevn ral livenn o c'hein. Ha soupl o izili dirake, met peoc'h !... Kizidik meurbed eo ar vartoloded, hag arabad eo harlinkat anê war eun hevelep doare.

An ôtrou beskont hag e vevel a oa, o daou war ar porz, c'hoant d'ê da vont war ar mor. Gargam a welas eur vag vihan ha daou vugel e-barz, hag hen da hopal :

— Ho ! ho ! hop !...

Van na reas Bilzig (hen a oa er vag gant e vreur) : anaveet mat an nevoa Gargam hag e vestr; dalc'het koun an nevoa en tôliou gwialenn pere o devoa, eur zulvez a voe, kinkisset (1) d'ean e bensou hag e ziouvorzed. Dibri gedon an ôtrou !... Hag abaoe brezel entre ar pôtr ha Gargam... Mar gallfe !... Ya, met Bilzig ne oa nemet eur paour kêz pôtr, ha, rag aon eus gwasoc'h « Ho ! ho ! hop ! », e teuas en ôd.

— An ôtrou yaouank a fell d'ean mont da ober eun dro vageal.

— Ma ! deut er vag.

Yannig a lammas er mor, evit tostaat ar vag eus ar chaoser. Dour er vag dreist ar vregach (2). Bilzig a oa diarc'hen, forz

(1) *Kinkissa,* faire plaisir par ironie, chatouiller désagréablement.

(2) *Vregach,* lattes ou planches qui séparent les bordées intérieures du bateau du contact immédiat du lest ou du chargement.

ne rê eus an dour-mor. An ôtrou hag ar mevel er vag : flak ! flak ! a ra an dour er vag bransigellet, strinka a ra a bep tu, karget gante o boutou. Boutou ler rubanet an ôtrou !

Gargam a c'hrozmole :

— Mic'hiek 'zo ac'hanout ! Perak na 'c'h eus-te ket taolet dour er-mêz ?

— Amzer d'in n'ho peus ket roet.

— Ah ! ah ! louidik bihan !... Te ê... ê... ê... Ah ! te ê... n'em eus ket ankounac'hêt.

— Na me, eme Bilzig outan e-unan, na me...

Hag e polee goustadik.

— Ha na stignez-te ken da higennou war an trêz, dindan Koad Keraudren ?

— Geo !

— Ha lasou marteze er c'hirjer ?

Ha Gargam a roas eun tôl gwialenn, ha sec'h, war listenn (1) ar vag. Van na reas ar pôtr, hag ar vag ac'h ê, war he fouez, plên ar mor, lufr evel eur sklasenn.

Grêt gant hon martoloded an dro d'ar bagou bras ha d'ar gobiri eoriet er porz, seder meurbed an ôtrou Beskont, sutellat a rê eur zonig gallek (ne ouie ket ar brezoneg), eur zon disket gantan du-ze en Bro-C'hall.

Gargam a zelaoue sutell e vestr, Bilzig a varailhe.

Echu ar sutelladenn, Gargam, en eur c'hoarzin, a lavaras d'ar pôtr :

*— Ma ! neuze blazet mat kig gad ?*
*N'eo ket peur fall.*
*Ah ! ah ! n'eo ket peur fall ?*
*Nann ! nann !*

Ah ! ah ! Hag e vousc'hoarze Gargam.

---

(1) *Listenn*, rebord.

— Ha blaz ar wialenn nan eo ket peur fall ive, marvad, met ankounac'hêt ec'h eus-te ?

— Pell e pad blaz an traou mat ! eme ar pôtr.

— Gwelit 'ta, figus an ôtrou, mar plich; heugi na rez-te ket dirak ar c'hig-ber ? Kig-ber da eur fri lous evel da hini-te !... Diwall, mar kerez, rak mar tapan ac'hanout !... Kroc'hen kurunou ! ya ! ya ! mar tapan ac'hanout !...

Hag ar wialenn en e zorn a c'houibane. Psitt ! psitt !

— Ne dapfet ket ac'hanon, n'eo ket skanv a-walc'h ho troad.

— Skanv a-walc'h, marmouz ! mic'hiek !... Diwall ! Lakaa ac'hanomp en ôd ha buan pe... (Bilzig a vousc'hoarze)... pe war da benn ec'h ez da vont er mor.

Great an nije bet Gargam ar pez a lavare. Siouaz ! na poleat na ronat ne ouie.

— Hast affo kas ac'hanomp en ôd.

— Qu'y a-t-il, Gargam ? eme an ôtrou.

— Rien, monsieur le vicomte.

— Quel dommage de rentrer !... Restons encore un peu.

— Le garçon dit qu'il lui faut aller à terre !...

— N'eo ket gwir, ôtrou, eme Bilzig : gaou e lavar.

Klevet mat an nevoa komzou ar pôtr yaouank, ha ma na gôzee ket ar galleg, Bilzig evelkent, abaoe ma oa bet er skol gant ar c'hure, her c'hompren a rê.

— Buan en ôd, marmouz ! a c'hrozmole Gargam.

— Gaou, Gargam ! gaou !

Hag a-nerz e gorf, ar pôtr a bolee. Bransigellat a rê ar vag. An ôtrou evurus a c'hoarze. Gargam ne c'hoarze ket.

— Gaou, Gargam ! a adlavare Bilzig.

Gargam a ziode. Ne grede ket dirag e vestr...

Tostaat a reont d'ar bord. Savet an daou vartolod en o zav. Kra... a... a... ag... ag... ag ! ! Diaraog ar vag vihan a dourt beg eur garregig, ar Garreg-du. Hag an ôtrou hag e vevel a goueas o-daou war o reor, an ôtrou en fons ar vag, en dour, ar mevel war e listenn. Pounner, gwall bounner Gargam, skanv

ha lesponj (1) eun tammig ar vag, plada a eure. Ha Gargam hag e veskont, o-daou war o c'hrabanou, o parlochat en dour-mor. Ha da grial diwar-bouez o fenn. Lec'h ne oa ket da youc'hal ! Daou pe dri troatad dour ne oa ken dindan kein ar vag, brao an amzer aneï.

An daou bunseo a zavas en o zav, hag int war an trêz, treantet, nemet diveradur ne oant. Gwiskamant voulouz ru ha sei melanijet ar beskont, hag e dok garlantezet ? Eun drue. Ha Gargam mezek, droug ennan, a fuc'he.

Bilzig evelte a oa koueet er mor; hast n'an nevoa ket da zont en ôd, aon d'ean : gwialenn Gargam !

Ar vartoloded, war ar porz, pa o deus gwelet ar burzud, d'ar red a deuas da c'hoût an doare.

— Mab gast ! ginaouek ! eme an Touz da Vilzig, teuler er mor mab an ôtrou !

Gargam a dapas krog en e skouarn :

— Boued ar gounnar !

Hag eun tôl troad da Vilzig en e reor.

— Kroc'hen kurunou va ene !... Setu da c'hopr, blaz kig gedon ! blaz ar wialenn ! foreant !

— Koulz eo evelkent ha blaz an dour mor !

Ha Bilzig d'ar red ha d'ar gêr...

Sparlet, hualet e oa Gargam gant e zilhad gleb, peg eus e izili. Kavet gantan e wialenn, lakaat a rê anei da c'houibanat, met Bilzig a oa pell... Bilzig ne oa ket hualet...

War e hent e kavas Saïg Jelvest.

— Petra 'ta, pôtr ? Na te a poa kollet an nord ?

— Ket, Saïg !

— Petra 'ta ?...

— Gwialenn Gargam, Saïg, c'houi 'oar, eur zulvez...

— Denvedigou deut d'o c'hraou !

Ar wialenn ! ah ! ya !... Ha Saïg a vousc'hoarze en e varo.

— Diwall, pôtr, ne goll ket an nord gant Gargam, te 'oar.

---

(1) *Lesponj*, volage; léger, peu stable.

— Arabad eo d'ec'h kaout aon, Saïg !...

Ar vartoloded ambroug a rejont, eur pennadig, an ôtrou yaouank hag e vevel, daou babor gleb-dour-teil.

Er maner, pa errujont, piou ne lake ken e wialenn da c'houibanat ?... piou a oa berr e lanchenn ?... Gargam !

Displega an doare, penn-da-benn, an nevoa ranket ober d'an ôtrou ha d'an Itron. Gargam, evel just, a lakaas ar bec'h pounner war chouk Bilzig : Bilzig ac'han, Bilzig alesse, Bilzig, penn-abeg ma oa koueet an ôtrou beskont war e reor en dour.

An ôtrou kont, an de-se, a oa troet war e du mat : eul louarn an nevoa lac'het en Koad-Tremedern, hag evit an ôtrou, tapout eul louarn !... E louarn ! n'an nije ket bet roet anean evit daou c'hant skoed... Troet eta war e du mat, c'hoarzin a eure gwalc'h e galon o klevet Gargam o konta e neuadenn.

— Na karet am mije bet, Gargam, gwelet ac'hanout o neunv war da barlochou evel eur c'hi plomm !

— Ha ma vijent bet beuet ! a lavaras an itron.

— Beuet er porz, war an trêz !... Red e vo d'it, evelkent, diski neunv d'ar pôtr, klevet a rez, Gargam ?

— Ya, ya, ôtrou.

An Itron en he madelez a c'houlennas :

— Hag ar pôtr all, petra eo deut da vea ?

— Hennez, eme Gargam, hennez ?... Neunv a ra evel eur pesk, hag e zilhad a zo sec'h, ha peli zo, war e groc'hen; evurus ma n'an neus ket bet eur roustadenn digant e vamm.

An Itron a gasas he matez da di Izabel da c'houlenn kelou eus ar pôtr : plac'hig kunv ha trugareus, itron ar c'hastell. Hag an de war-lerc'h e teuas he-unan beteg ti Izabel.

— Deus aman, pôtr, deus. Ac'hanta 'ta, darbet eo bet d'it bea bet beuet Gargam ha va mab !...

— O ! itron, na gredit ket se. Drouk eo ar pôtr, met piou en e lec'h ne vije ?... Kalon vat an neus, Itron, ha karanteus en hon c'henver... Met hini pe hini a zo atao deus e heskin oc'h ober goap anean, o skei warnan...

— Karout a rez da vamm Izabel ?

— Oh ! ya, Itron, eme Bilzig, krog en dorn e vamm, e vamm Izabel !

— Karout a ra ac'hanoc'h !

— Goût ha kompren a ra kalz a draou, Itron.

An Itron, goude neuadenn Gargam, he devoa grêt d'ar c'hure displega diraki doare ar vamm hag hini he bugale. Hag abaoe, gant ar Gontez, eo bet karet ar wreg a-zoare, ar plac'h a skiant vat, ar vamm war dal pehini an nec'hamant, an dienez o devoa moullet nerz he c'halon, ar vamm dilezet gant an holl, ha pehini he devoa poaniet, douget he bec'h (pegen pounner koulskoude) hep klemm, evurus pa wele he bugale o kreski drant ha iè, evel peder gweennig, deut an amzer neve.

Hag abaoe, keit ha ma vije an Itron en Kastel Brechou, e teue, eur wechig an amzer, betek ti Izabel. Eur gomz, eur gir eul lazig (1) da bep-hini, ha war he lerc'h eur skeudenn a frealzidigez, eur sklerijenn en denvalijenn an devejou.

(1) *Lazig*, caresse.

## XVI

### *Ar biladeg*

Hag ar mor, mor ar vuhe gant e wagennigou a gelc'he, a c'holoe an devejou, ar miziou en tiegez Izabel : hini hag hini e koueent goustadik, goustadik en dounder an dienez hag ar baourente.

Ar vamm, evel diagent, ac'h ê, diou pe deir gwech war ar sizun, da Lanmeur, da Wimaëc, da Blegat ha da Blistin da werza he boutegad meskl, koukous ha bigorned, tammouigou pesked : moulleged, levneged, pleised, touilhed, morleanezed, prenet ganti pe besketet gant Bilzig hag an tri vugel all.

An devejou all, trawalc'h, re d'ei alïes da ober, e rê eus he zi · gwalc'hi a rê, sec'ha, dresa he dilhad ha re he bugale. A-wechou evelkent re skuiz e teue, goude grêt ganti he zroiou war ar mêz, da azea, eur pennadig gant ar gwrage all, en disheol eur weenn dilh, pehini a astenne deliennek he skourrou a-us d'an ôd.

Gwrage ha merc'hed ar bourk a deue eno, brao an amzer anei, war bord ar mor, da vesa o re vras, krennarded, pere a weled o c'hoari du-hont war an trêz : darn anê a rê stamm, darn all a wrie, ha red eo d'in hen lavaret pa eo gwir, holl e teuent eno da gôzeal, da virbilhat, ive da glufani. Eno, dindan ar weenn-ze, e vijent evurus, ankouaet gante o zrubuilh, o displijadur, alïes o anken. Rak ped anê a oa o gwazed war ar mor, aet pell-pell diouz ar gêr, ha ped all... Met honnez a oa hag a vo o buhe hag a oa bet hini o mammou en o rôk... Ar weenn dilh 'ta he devoa klevet... breman, siouaz !... em bugaleach beo e oa c'hoaz ar weenn, abaoe koz douar, krignet gant an oad, dizec'het war he zroad, diskaret eo bet gant eur barr-avel.

Ar ween dilh !... Ped rummad a Lokiregiz a zo bet o tisheolia, o tiskloia dindan he deliou : gwazed, merc'hed, martoloded, pesketerien, maltouterien. Dindan ar weenn, pe harp outi, pa vije

divalo an amzer, glao hag avel anei, ar wazed eno a deue suroa pe galabousenn war o fenn, war o c'hein eur porpant eoliet, boutou koad goloet en o zreid, o chik en o ginou hag o daouarn en o godellou. Ac'hane e vesent aketus o bagou bihan ha bras, o bagou boutet gant an avel, chachet gant ar mare, stropet ha ruilhet gant an tôliou-mor.

Eno ho pije klevet tud fur o prezeg. Ac'han ! Heman an nevoa grèt (ped gwech !) tro ar bed; hen-hont a oa bet o vrezelli en Indez; ar glazard-man, leshanvet ar Prizonier, a oa bet, tri blâ, er galeou, gant ar Zaozon, hag an hini tosta d'ean a zo o paouez erruout eus brezel an Amerik.

Tud fur, pa lavaran d'ec'h, tud a skiant vat !

Eun devez bennak, pa n'am mo netra da ober, me a zanevello d'ec'h ar brezegennou kaer, ar c'hôjou fur meurbed a c'hane niverus war o zeod, a zilluke, a nije eus o ginou, evel gwenan eus o c'hest. Ah ! m'o dije bet ar re-ze diskamant ! Siouaz ! Anez da ze, kap e vijent bet... da betra, a gav d'ec'h ?... A betra ?... ya, a betra ?... Daoust ha me 'oar-me? A netra marvad. A netra?... Nann. Avel, avel, pell ha plouz... pa lavaran d'ec'h... pell ha plouz !

Pa vije brao an amzer, e-pad an hanv, ar besketerien aet d'an ôd, ar merc'hed 'ta bodennet, en o fluch en-dro d'ar weenn, a deue, o stamm gante en o daouarn, pe o beskenn war o biz, eun noade gwriat c'hloan entre o biz-meud hag o biz-yod, daou ha tri re lêrou war o brec'h da zresa, — da glevet an neventiou; darn anê, klufaned ar re-man, a deue eno da welet, da zelaou, ha dreist-holl, lanchennet mat, da gemer perz er ragach. Eno neuze e vije gwasket, miret, astennet, ledet, kempennet ar c'heloiou, hag ac'hane, divailhuret, dishualet, disparlet, difarleet, kelien dibreder e nijent, a-us d'ar bourk, kent mont da frônal, eus an eil ti d'egile. Seblantout a ra d'in... Ha ne glevit-hu ket anê sardoned frou... frou...

Homan, he-unanik, gwreg aketus, a heuilh a lagad hag a galon bag he fried, pleget dindan an avel, eman du-hont o ravanelli war al Leo-drêz; deut eo aman, he bugelig ganti war he

brec'h da c'hortoz he gwaz da zont d'ar porz. Gwelet-hi, azeet war eur viliemn, oc'h ober pecherou d'he mabig; heman, gant e zaouarnigou, a grog en bronn e vamm, a laka he beg en e c'hinou, en eur c'hoarzin d'ei.

Homan all, kosoc'h he hini, a zo gantan o c'hoari, he dorn aketus a hench e gammajou kenta; skuiz ar bugelig, hen lakaat a raio en he barlenn da barlochat.

Holl emaint o vesa o c'hrennarded, pôtred ha pôtrezed, pere a welit du-hont, war an drêzenn.

Ya zur, an hini an nevoa hadet pe blantet ar weenn dilh-ze, hep douetans ebet, ac'h aio, ma n'eman, war-eün d'ar Baradoz. Piou biskoaz a oa bet madelezusoc'h en kenver e c'henvroïz ?

An Iliz, an osteleri, leur dro ar weenn dilh : tri lec'h savet, dibabet, dre vennoz an Otrou Doue hag ar Werc'hez, evit laouenedigez hag evurusted Lokiregiz.

An Iliz, ti ar bedenn, hent ar silvidigez; an iliz gant he Ele he zent hag he zentezed alaouret, lijennet e moged an ezans, sklent dindan zon kroz an ôgrou pe unvaniez dudius ar moueziou; an iliz, levene an eneou santel liammet gant karante ar Werc'hez Vari, maget gant bennoziou o Salver.

An osteleri, ti ar gwin-ardant, lec'h karet gant ar wazed : dena, suna, eva a rênt en o gwerenn, mesket gant blaz an dour binniget-ze, ankounac'h o devejou dishegar, levene o buhe dister. Ar werennad kenta a domme d'ê o c'halon, a sklerae mammenn o lagad; siouaz ! an eilved a lakae an tan da ruilha a-dreuz dre o gwazied, en o empenn an alter da vervi.

Ar weenn dilh, gweenn binniget, dindani ped rummad a dud o devoa leusket o sonjou da vale, da gerzat, da redek, da nijal a-dreuz broiou burzudus e c'hoantegez steuet gante war o spered, en o c'halon, evel ar gwiad kefnid war ar bod lann dindan glizenn lugernus eur vintinvez.

Laouenedigez dispar, a-viskoaz, ar bourkiz a oa bet eno en em unanet evit ren eur vuhe all, dishenvel, gweet gant eun neudenn, neudenn arc'hantet an hunvreou, hag an neudenn-ze an

holl Vretoned o deus hi kavet er c'havell, en pehini int bet luskellet gant kroz ar mor ha kanaouenn an aveliou.

Pegen uhel e savomp-ni, va Jezuz ! ha me war-lerc'h. Ho ! ho ! pell war-lerc'h ! etrezek petore bro ?... War an douar, pôtr koz, diskenn buan ha buan !...

Ar merc'hed 'ta a oa eno en de-se, brao ral, en disheol, oc'h ober stamm, o wriat, o kôzeal, o vesa o bugale. Izabel a oa chomet er gêr : redek a rê he lijou (liziou); he ôtre he devoa roet d'he bugale da vont da c'hoari gant ar re all, ha Bilzig, Madelen, Yannig ha Katellig, o fevar en trêz. Pôtred ha pôtrezed ar bourk holl emaint, war an drêzenn, o labourat, o c'houezi tre ma c'hallont, evit sevel tour pe gastell, sterna lestr pe vag a-rôk ar gourlenn.

Ar vugale eno a-viskoaz o devoa c'hoariet war an drêzenn-ze; e-lec'h ma welet anê hirio o c'hoari, o zadou, o mammou eno a c'hoarias, hag o bugale war o lerc'h, ha bugale o bugale a heulio o skouer.

En de-se, rust ar mor, mareou bras anei, ar vugale 'ta a oa eno unanet a-rôk ar gourlenn, eur pennad mad a-rôk, ha paliou, marriou, pigellou da doulla, ha da sevel, da gempenn, da benta tier, touriou, bagou ha listri. Kalet eno e laboured, ive e ragached.

Sellit oute. Ha gwelet a rit-hu Jojo, ar Pôtr-Ru, Lellig an Touz, Fanch ar Peul, Bilzig hag e vreur, ha kalz a re all hag a anaveet, o palat, o pigellat, o vasonat; hag ar merc'hed, ken trefuet all, a zikour o breudeur : klask, kavout, kerc'hat, dougen a reont ar vein evit sterna ha krenvaat al listri hag an tourellou.

Ar mor, e-barz ar porz, a sav, a c'houez; en em astenn, en em leda a ra war an trêz, en-dro d'ei eur c'houriz wenn dantelezet, dantelezet gant ar wagennou pere en em blege, en em zisplege, a frege, a zifarlee, en eur diruilha o c'harlantezennou eonennus.

— Erru ar mor ! erru ar mor !

Hag ar vugale buan ha buan war o zouriou, en o bagou, en o zier. Ha skrijadennou !

— Erru ar mor !...

Ar mor a led e wagennou war an trêz, a astenn e divrec'h en-dro d'ar gerigi, d'ar bili; kelc'ha a ra al listri, an tôliou-mor a strop o mogeriou, a freg warne, nebeut ha nebeut tamm ha tamm e tispegont an trêz eus ar vein, ar mor a zav, strinka a ra, lammet a ra er bagou, disjuntra a ra an touriou.

Lestr Jojo hag hini ar Pôtr-Ru ac'h a d'ar fons, leun a zour; tour Lellig an Touz a goue en e boull. Ha kriadeg, youc'hadeg !... Ha kôjou, prezegennou, ive rêzonadeg !

Bilzig, e vreur hag e ziou c'hoar, reut war o zour-tan (re ar re all aet d'ar zol, dismantret, punse grêt gante), a c'hoarze, a wapae, lorc'h enne mar plich, fêa ma oa (1) o zour-tan hepken en e zav.

Jojo hag ar Pôtr-Ru, daou daskanier (2) ma oa, koueet o re en o foull, gwasket o imor, a falveas d'ê tenna Bilzig hag e laz (3) diwar o zron. Strinka a rejont dour gante; tôliou treid o deus roet d'an tour-tan, kement ha ker bihan o deus c'hoariet o fenn, ken m'o deus freget ha diskaret an bern trêz; Bilzig hag e vartoloded koueet en dour, karget gante o boutou.

Droug en Bilzig. En piou ne vije ket ? Bilzig, eun êl a zouster ne oa ket, c'houi 'oar. Eno ho pije neuze bet gwelet eur biladeg eus ar starta. Bilzig a grogas en kolier ar Pôtr-Ru, eun tôl dorn d'ean war beg e fri, ha distaget mat, ken mat ken ma strinkas ar gwad war e roched. Hag ar Pôtr-Ru da voac'hal, da vlejal : trec'het ar paour kêz Pôtr-Ru, ha dinerzet. Jojo an nevoa roet lamm da Yannig. Bilzig a deuas da zikour e vreur, eun tôl dorn hag eur voutadenn, ha setu Jojo stlapet a-hed e gorf war an trêz gleb, eun tôl mor a fregas en e gichen : goloet Jojo a zour hag a eonenn.

Seblantout a eure d'ar vugale all penôs e oa beuet Jojo, tostaat ne gredent ket, met o zeodou a bolee :

— Bilzig ! Zilzig ! bastard !

---

(1) *Fêa ma oa,* de ce que, parce que.

(2) *Taskanier,* querelleur.

(3) *Laz,* équipe.

Savet en e zav, Jojo, gleb-dour-teil, ha da grial ha da youc'ha: gant ar re all :

— Bilzig ! Zilzig ! bastard ! Kê da glask da dad beuet en stank ar Vilin-avel !

Bilzig ha Yannig hag o-daou d'ar gêr; ar bôtred all d'o heul, a ambrouge anê a dôliou-mein :

— Bilzig ! Zilzig !

Ar mammou, gwelet gante ar gabailh, a zavas eus a-zindan o gweenn.

— Petra a zo c'hoarveet ?...

Kavet o deus ar Pôtr-Ru o tiwada, ha Jojo o tivera hag o-daou o vlejal. Trelatet pennou ar gwrage :

— Jezuz ! Mari ! Jozep ! eme mamm ar Pôtr-Ru.

Darbet eo bet d'ei sempla pa he deus bet gwelet he fôtr.

— Piou an neus grêt ze d'it ?

— Bil... Bil... Bilzig ! a hikas ar pôtr.

Ha bec'h war Bilzig... Ar vugale, hep ehani, a grie :

— Bilzig ! Zilzig !

Ar mammou en-dro d'ean :

— Mab gast ! Bastard fall a zo ac'hanout ! amprevan ! ne vefer ket evit da suja ?... ne vefer ket evit dont a-benn eus ar c'hanfard-man ?

Mamm ar Pôtr-Ru a roas d'ean eur skouarnad war eun tu, ha dizamant hini Jojo eur grabanad war an tu all.

Hag evel-se ar vugale hag o mammou, en eur grial, a zo bet aet da ambroug Bilzig ha Yannig betek toull dor Izabel.

Digemer mat a zo bet grêt d'an daou bôtr. Droug (ha ne oa ket hep abeg) er vamm dirak eun hevelep arvest, hag o daou o deus tapet bep a lardadenn !...

Nebeut goude, Madelen ha Katellig a erruas er gêr : an daou vreur o ouela azeet war an oaled.

— Penn-abeg nan int ket bet eus ar biladeg, mamm Izabel.

— Ma, gwaz a ze !... Ma karfent chom er gêr !...

Ne oa ket he c'homz ganti peurachuet, pa antreas en ti he amezeg nesa, Saïg Jelvest; anaveout a ret anean.

— Ac'hanta 'ta, Izabel, petra a neve ? Daerou, 'm eus aon, a zo en ti ?

— Ya, ya, Saïg ! An daou ganfart-man, pa vent er-mêz, a zo henvel ouz daou diaoul dishualet; Bilzig, end-eeun, a zo deut da vea eur gwall bôtr.

— Marteze ive, Izabel, ne ve ket atao ar gaou gantan; me a oar ervad petra a zo bet c'hoarveet en trêz. Mad ec'h anavean an doare, nan on ket evit tamall ar pôtr, nan eo ket da glemm, an daou all 'lavaran ket : en em difenn an neus grêt ha difennet an neus e vreur... Met n'eo ket ze eo ze : kôzeomp nebeut met kôzeomp mat ha sklêr eeun en e nord !... Ar pôtr-man, red eo d'ean bea aliet, kenteliet, bleinet gant eur gwaz. Erru eo poent d'ean mont da c'honit e vara : krenv eo a gorf, lemm a spered. Eur mous am eus ezomm. Na c'houi, Izabel, a rofe ar pôtr-man d'in ?... Me 'fell d'in dont a-benn eus ar gwaz-man, neketa, pôtr ?

— Oh, ya, sur !... A galon vad, Saïg !

— Ha te, Bilzig, plijout a rafe ganit dont ganen-me ?

— Ya, Saïg ! ya, oh, ya !

— Da hanter lodenn a c'honei, kement-se tapet a vo atao evit ho tiegez, Izabel. Met echu ar piladegou, ha dalc'h an Nord, pôtr ! pe da zac'h dustu en ôd !

— Trugare, Saïg ! Bennoz Doue d'ec'h da rei dorn d'an intanvez ha d'he bugale emzivad !... Bennoz Doue d'ec'h, Saïg !

Saïg ne garie ket kalz ar bennoziou, hag a c'hrozmole en eur vont er-mêz an ti, diwar dreujou an nor :

— Dilun ar beure, pôtr, ec'h ambarki, adieu vat ! ha dreist-holl te 'oar, er vicher arabad koll an nord ! tôl evez d'ar vag vihan... Kenavo, Izabel !

Na pebez laouenedigez en ti Izabel, goude an displijadur ! Hag evurus, pegen evurus Bilzig !

Daoust hag-en a zo eur pôtr ganet ha maget war bord ar mor, ha n'an neus ket gouzanvet eul levene dispar, santet e galon o tridal en e greiz p'an neus tôlet e droad evit ar wech kenta war tiller eur vag pesketa. Ec'h a eta Bilzig da vont war ar mor. War ar mor !... Martolod a vo evel e dad, evel e dud

koz, mous en bourz *ar Gwennili,* gwella ha brava bag a oa er porz. War ar mor !... Gonit a raio e vara, dorn a raio d'e vamm evit delc'her he ziegez ha kempenn ar re vihan... Eun devez, marteze, ma ro Doue yec'hed d'ean da ren e vuhe a vartolod, ya, eun devez, Izabel ne ranko ken mont gant he bouteg eus an eil komanant d'eben, da werza he c'hregin.

Goude koan, lavaret ar pedennou, ar vugale a oa aet d'o gwele. Izabel a oa he-unanik, chomet he fenn entre he daouarn, azeet war an oaled.

Sioul, sioul, Bilzig a savas eus e wele, hag a deuas, diarc'hen, en korf e roched, da gaout e vamm. Krigi a eure en he dorn, ha goustadik, goustadik :

— Mamm Izabel ! mamm Izabel !

— Petra, va fôtr ?... petra ?

Ha Bilzig, stouet war e zaoulin, a soublas e benn war he barlenn, dourek ar pòtr a ouele, ha dre e zaerou :

— Mamm Izabel, trugare ! trugare, mamm Izabel !

— Doue d'az pinnigo, va mabig karanteus !... Doue d'az pinnigo !... he dorn war benn he fôtr.

He fôtr ?... Mab he gwad ne oa ket, mab he zristidigez, mab ive he c'harante.

Na gir ken n'o deus rannet.

Bilzig a deuas d'e wele. Disankeniet, ar pôtr a gouskas evurus beteg ar beure. Izabel ne gouskas ket nemeur, evurus evelkent, ar paour kêz plac'h. Biskoaz kemend-all : sklerijennet he holl buhe, gouzanvet ganti gwalc'h he c'halon, levene he oberou, laouenedigez he blâvejou a boan, a zisplijadur hag a zienez. Eur bugelig he devoa maget karanteus hag anaoudek; ar c'hreunenn hadet en kalon ar pôtr kellidet eo, diwana a raio nerzus (hen goût a ra breman !); hi a zavo war he c'horzenn :

*Doue da rei d'am gweennig*
*Avel dous ha glizenn dener,*
*'Vit ma vleuio va rozennig,*
*Pell diouti ar gwall-amzer !*

Gouestl Izabel a vo hon hini.

Dilezomp aman ar bugelig heuliet ganemp adaleg e c'hinivelez beteg an de a hirio; bugelig eo c'hoaz Bilzig. Warc'hoaz en bourz *ar Gwennili* e vo eur c'hrennard, aet er-mêz a vugaleach, aet war ar mor da c'honit e vuhe.

# YAOUANKIZ BILZIG

## I

### *Biïzig mous e bourz ar Gwennili*

Setu Bilzig mous e bourz *ar Gwennili,* eur vag neve-flamm.

E-pad ar goanv, Saïg Jelvest a rê ar besketerez, a-hed an ôd, gant rouejou stank : drag pe zein. Gant an drag e peskete pleized, lizenned, balbuenned, toulboud, rêed, touilhed a bep liou : touilhed-trêz, touilhed-rouz, touilhed-spin (1). Bac'ha a rê en e zein pesked-red : broged (2), meilhi.

E-pad an hanv, dilezet an drag hag ar zein, *ar Gwennili* ac'h ê pell er-mêz en-dro d'ar Velevenn, d'ar Gorjegou, pe war bazennou (3) Treoger da lakaat e gevell, da stigna e gerden higen-

(1) *Touilh-trêz,* chien de mer qui vit sur le sable et en prend la couleur; sa chair est plus délicate que celle du *touilh-rouz* qui fait son habitat sur le rocher, et surtout plus délicate que celle du *touilh-spin,* à la peau rude et argentée, poisson sauvage et qui vit plus au large.

(2) *Brog* (pl. *-ed*), *bar.* (Cf. *braog,* pl. *-ed*).

(3) *Pazenn* (pl. *-ou*), basse, plateau rocheux au fond de la mer.

nou hag e rouejou boull (1) evit pesketa siliou, rêed ha retoned (2), mor-c'histi, travanked, legistri, girvi-mor. Arc'hant a c'honeer, met garo ar vicher : er vuhe-man netra evit netra.

E-pad ar goanv, taolet an drag er-mêz, rankout a rafer he chacha eus goueled ar mor, tenna anei er vag. Ha pa ve yen an amzer, gleb an dilhad, kropet an daouarn, an ivin-reo er bizied, m'en assur d'ec'h, n'eo ket ar vicher eun dibab evit eur penn-hêr pinvidik. Ha pa yud, pa skrij an avel en drisou, en obanchou, ne ve ket brao kennebeut bea er vag, dindan ar glao, dindan strinkadennou an tarziou-mor.

Ma ! petra oc'h-c'houi ganet ? Leve hoc'h eus-c'houi ? Marteze den a wad uhel ? Ket. Ma ! red eo neuze d'ec'h gonit ho para gant c'houezenn ha skuizder ho korf : red.

Ar martolod gonit a ra e hini, o ruilhal e gorf dizamant, hep klemm, a-hed an devejou, an nozvejou, dindan an holl amzer, evit tapout pesked da werza d'an neb o faeo. Anez da ze ?... Bara, na kig na krampoez ne vo ket war blankenn e di, hag en tïer an dud a vor peurvuia enne a-leiz a vugale, hir ha lemm o dent. An arc'hant a gompez ar boan, a livirit-hu. Gwir ? gaou ?... Evelkent ar boan a zo eun tamm, eur bastell eus ar vuhe muchet gant skuizder ha grevusted an izili, hag alïes gant enkrez ar galon. Ar gwenneien a roït da Saïg Jelvest evit e besketerez, na petra o deus bet koustet d'ec'h, den pinvidik ? Hag, e-pad ma oc'h en ho kwele, tomm d'ec'h, kousket mat, e riskl e vuhe Bilzig, ar pôtrig a drizek vlâ, a zo dindan ar glao pe ar gwall-amzer o pesketa evidoc'h al legestr, ar c'havr-vor a zebrfet warc'hoaz d'ho lein pe d'ho koan.

Hag abalamour da betra leuskel da nijal ar mennoziou dibreder-ze a-dreuz an oabl bac'h hag arneuek an dud paour ? Gwir eo. Abalamour da betra ? Kontant int eus o stad. Kontant ?... Doujet d'o stad, lavaran ket. Paour eo ar pesketer, ha

---

(1) Filets aux mailles très larges, par opposition à *rouejou stank*, filets aux mailles plus serrées.

(2) *Rètoned*, mâles de raies (*rêed*).

paour e vezo. Kalet e blanedenn, na piou he zisc'hraio ? piou he zorro ?... C'houi ? me ? heman ? hen-hont ? Arabad eo d'it, paour kêz, lakaat da fians en dud lent (1) ha dishegar, gra da vicher, gone da c'hopr, doug da vec'h hep klemm na trugare.

Ma eo evurus Bilzig, laouen meurbed oc'h ambarki e bourz *ar Gwennili*, gwal! figus e vefe bet ar pôtr, ma na vije ket bet evurus : mall a oa war e blas. Mous e bourz *ar Gwennili*, gwella bag a oa e-barz ar porz, hag he c'habiten, brudet ar gwella e-touez ar re wella eus ar besketerien hag ar vartoloded !

Saïg Jelvest, ar c'habiten, a oa eur gwaz, ma oa unan : eun den a c'houec'h troatad, ledan e c'houg; e zaouarn, diou c'holvaz; a-blomm war e dreid, e ziou voutez-koad, hep gaou, a oa henvel eus diou laouer doaz; e benn, rond ha moal evel eur vilienn, a oa garlantezet a vleo, ru gwechall, dislivet breman, ho pije lavaret livet gant dour saon; e fri ledan a oa frank-digor; ha dindan e ambrankou (2) louet ha dru, daou lagad bihan a skede lemm gwer-c'hlas, siket doun gantan en e benn. Stagit eus gronch (3) Saïg eun troc'had baro, louet ive, ledan evel eur bal, rust evel sekrep (4), hir ha fonnus evel foenn er prad dourek; eur chod d'ean, peurvuia e chod klei, koenvet gant eur chik ken teo hag ho piz-meud, ha, p'am mo lavaret d'ec'h penôs den biskoaz na glevas Saïg Jelvest, memes e-kreiz ar gwasa digouez, o sevel e vouez eur wech uheloc'h eget eben, ec'h anavefet perc'hen *ar Gwennili* kerkouls ha me.

Souezet oc'h breman ma eo bet leshanvet « ar Marv ». Buhanoc'h eviti n'ec'h ê bet, met evelti ec'h errue d'e ampoent. Ha ne oa kabiten war ôchou Bro-C'hall ha Bro-Zaoz, pa deue gant e c'hober da Doull-ar-C'hirri da garga gwiniz pe gerc'h, ha na vije

(1) *Lent*, indifférent : — *lentegez*, indifférence.

(2) *Ambrankou*, sourcils.

(3) *Gronch*, menton.

(4) *Sekrep*, herbe rude, dure, qui croît dans les prairies, tout à fait au bord de l'eau, et qui sert à faire des liens.

laouen, pa vije fall an amzer anei, o welet penn barvek Saïg Jelvest o leviat e c'hober.

— Arabad eo koll an nord (hennez a oa e c'hir) ! a lavare d'ar c'habiten, en eur eva ar werennad gwin-ardant a vije kinniget d'ean.

Ha Bilzig ?... Bilzig a oa mous e bourz *ar Gwennili* gant eun hevelep kabiten, lorc'h ennan; hag abaoe nan ê ken da c'hoari gant ar vugale all. Tra pe dra an nije atao da ober er bagou : teuler dour eus luseo (1) ar vag vras gant ar skop; lakaat ar goueliou, ar skoujou, an drisou da sec'ha; larda ar wern, ar stê (2), ar poleou, astenn ar fard war ar bili evit o digwea; divailha an drag pe ar zein evit o dresa; koltari, liva ar vag vihan pe an hini vras.

Ha Bilzig atao da heul e batron evel eur c'hi bihan, ha Saïg ive a garie gwelet ar pôtr en e gichen, en-dro d'ean, o tont hag o vont, dever ennan.

— Bilzig, gra an dra-man-dra... Red e vo ober an dra-ze, pôtr... Ezomm a vo balan-bugel (3), raden... Erru an ampoent d'en em bourvei a wial, a veüt (4) : panerou, boutegou, manikinou, kevell, pôtr, a rankfomp ober e-pad ar goanv...

D'ar zul, goude an ofern-bred, leinet gant ar pôtr, pe war ar pemde, pa n' ec'h ê ket ar vag d'an ôd, Bilzig a gerze dre al lanneier, hag e teue gantan e vec'h a raden hag a valan-bugel : raden evit klenka, paka ar pesked hag o delc'her fresk, balan-bugel evit ober skubelinier evit skuba ha gwalc'hi an diou vag.

E-pad an hanv, pa vije brao an amzer, an drag er-mêz, Saïg a ziske d'ar pôtr e vicher : ober skoulmou, spisa eur penn oser,

---

(1) *Luseò eur vag,* c'est le trou dans le bateau un peu vers l'arrière où l'eau vient se réunir, et d'où, avec « eur skop » il est facile de la vider.

(2) *Stê,* l'étai. Cordage qui maintient le mât sur l'avant du bateau.

(3) *Balan-bugel,* arbuste à la tige cannelée, souple et forte, aux feuilles rudes, armées d'une épine très dure, qui sert à balayer les bateaux.

(4) *Bèütenn* (pl. *bèüt*), chèvre-feuille. *Bèüta,* cueillir du chèvre-feuille.

eur greling, eur raling (1), ober eur strop, gwriat eur gouel freget pe he zakoni. Saïg an nevoa roet d'ean eun noade gwriat, neud gouel hag eur bomelenn.

Gwevn e izili, Bilzig a grape gant ar wern beteg he beg; mont a rê a-c'haoliata war ar c'horn evit staga an anverguriou, sellet eus kreier ar poleou, eus dalc'h ar stê hag hini an obanchou.

Saïg, eur briz reud a avel anei, ar varrenn stur en e zorn dehou, en e zorn klei ar skoud vras troet war an taked, a ziskouee d'ar pôtr penôs dizaveli ar gouel bras, lofi dindan ar rizennadou. Rust an amzer, groz ar mor, pa ranke *ar Gwennili* loveal en antre ar porz, evit approu ar pôtr, e batron a fie ennan ar varrenn stur.

— Ac'hanta ! Bilzig, d'it da leviat ! Digor da zaoulagad ha frank, pôtr. Krena a ra da zorn.

Ha Bilzig ennan e-unan a lavare :

— Arabad eo koll an nord !

A-rôk an hanter vare, an tarziou-mor a frege war ar Vran a beb a du d'*ar Gwennili*, enk meurbed ar ganol evit antren er porz, eus a gichen ar Garreg-Kouet betek beg ar Roc'h-Danvad. Hag ar pôtr a zalc'he an nord, herr en e vag; e lagad lemm, aketus a heuilhe red an tôliou-mor. Paravire ! Hag en ampoent ma 'c'h ê an tôl da zifarlea (2) : adieu vat ! *Ar Gwennili*, skanv evel al lapous e baeron, pleget e listenn a-rez an dour, a save en avel war gein ar wagenn, ha, dindan dorn ar pôtr, sentus ar vag a vire a vourz evel eur gornigell. Chanje eo...

Sevel abret eus ar beure, herve ar mare, chom e-pad an de, a-wechou e-pad an noz dindan an amzer : setu doare ar pôtr. Fall an amzer anei, Saïg dre drue :

— Kê da ziskloia en tilher, ha buan, marmouz !

A-nebeudou evelkent Bilzig a bichotas tammouigou dilhad da vont d'an ôd. Saïg a roas d'ean eur borpant lïen gouel eoliet, eur martolod eur bragou; Izabel a brenas d'ean eur boutou-koad go-

---

(1) *Raling*, ralingue : cordage qui sert à border une voile et à laquelle il est cousu.

(2) *Difarlea*, déferler.

loet hag a reas d'ean daou re lêrou stamm ha pitouilh; unan all a roas d'ean eur c'hoz suroa : dreset eo bet, adeoliet, ha setu Bilzig sternet evel eur gwir martolod.

Poent e oa : ar goanv a oa deut, rust ha kalet. Miz du, miz kerdu : glao, avel, tourmant ru (1). *Ar Gwennili* koulskoude a ranke mont war an a-rôk, dre war c'houre pe dre zindan. Saïg an nevoa pemp bugel, e vartoloded kemend-all pe vuioc'h, ha Bilzig war e lerc'h a leze e ti Izabel tri a vugale, hag a oa hir o dent ha doun o c'hof.

(1) *Tourmant ru,* tempête rouge.

## II

### *Nozvez ar morgazed* (1)

Arabad eo eta bea aonik pa ver war ar vicher-ze, na kennebeut kizidik. Red eo d'ar paour kêz mont, mont atao dindan n'eus forz petore amzer, evit gonit e vara hag hini e diegez.

Koll e vuhe gant *ar Gwennili* eo bet darbet d'ean : eur wech dreist-holl. Konta a rin-me d'ec'h an dro-ze ?

Eun nozvez a zivez miz du, *ar Gwennili* a oa o tragi etre Beg-ar-Fri hag ar C'hadorou-Bihan. Bouk an amzer ha tenval, eur briz reut a avel, daou riz er gouel bras. An drag er-mêz, an daou vartolod a oa en tilher oc'h ober eur voredadenn, Bilzig a oa war ar varrenn, Saïg gourveet en disklo en abourz, e-kichen ar pôtr.

— Pa vi erru, eme Saïg, da ziskregi ar garreg a ra Beg-ar-Fri eus ar steredenn a welez aze en e noroa, e tihuni ac'hanon ; ive ma c'hoarve eun dra bennak all.

Bilzig eta, ar varrenn en e zorn, a levie : heuilh a rê aketus ar steredenn a zigore, gwechik a vije, he lagad a-zindan ar malkennou gwentet gant an avel. Goustad, goustadik, ar vag a dostae ouz ar merkou. Pounner an drag.

— Daoust hag hi a vefe krog en eur garreg bennag ?

Seblantout a ra d'ean evelkent penôs ar vag ac'h a, ac'h a nebeud ha nebeudou. Ha koulskoude er merkou eman. Setu karreg Beg-ar-Fri, setu ar steredenn : emaint an eil dre eben.

Hag en noz tenval *ar Gwennili* ac'h a, ac'h a, pounner : kouea a ra en plegiou ar gwagennou, sevel a ra war o c'hein, pleget dindan an avel, glebiet gant an strinkadennou (2).

---

(1) *Morgazenn* (pl. *morgazed*), pieuvre.

(2) *Strinkadennou*, embruns.

Eur wech c'hoaz ar pôtr a zell ouz ar merkou. Skoret, eoriet eo ar vag !

— Saïg ! Saïg ! eme ar pôtr, dihunit !...

— Petra ? petra ?

— Ar vag n'ac'h a ken war an a-rôk.

— Er merkou out ?

— Ya, gwelit hoc'h-unan.

— Krog out er garreg.

— 'Gav ket d'in. Bejin marvad, eur zac'had bejin.

— Dihuni ar re all ? Arabad... Amin ar gouel bras da welet.

Ha Saïg a chachas war ar greling.

— Pounner an diaoul eo !... Ec'h eomp da goll hon nozvez... Amin ar gouel stê... Dihun ar re all... Savit, pôtred !

An daou vartolod a wiskas o forpant.

— N'eo ket red, pôtred... tomm a-walc'h ho po bremaïk : aman a zo eun dra bennak da chacha diouz ar mor.

Hag ar pevar den a chache : ho ! ho ! ho !

— Daoust petra an diaoul a zo e-barz ?... petra ?... Birviken ne c'hallfomp tenna ar roued er vag, birviken !

Kement ha kement evelkent o deus chachet war ar greling, seblantout a ra d'ê penôs an drag a zo diskrog.

Eun tammig ehan.

— Da vihana ar roued ne vo ket kollet, nag ar fard.

Echu an diskuizadenn.

— Eur c'hrog all, pôtred !...

A-nerz o c'horf o deus chachet.

— Ya, ya, distag eo..., d'emp eo... sevel a ra d'an nec'h !... Ho ! ho ! ho !

Setu ar perch (1) war c'houre an dour.

— Tè !... sell ! eme unan eus ar vartoloded, sell ! eur vorgazenn !

---

(1) *Perch*, perche de bois de la grosseur du bois qui maintient le chalut sur le fond, de manière à râcler le sable de façon uniforme, sans heurts et sans à-coups.

Eur vorgazenn war listenn ar vag. Setu unan all, hag unan all : an drag he deus kavet eur c'hlodad morgazed.

— Leun eo an drag.

— Leun, sell !... ar mor a verv gante !...

— Petra 'vo grêt ?... petra ?

— Troc'h ar greling, Saïg, eme ar vartoloded; bremaïk ar vag a vo leun gante.

— Troc'ha ar greling ?... Koll hon drag ?... Nann ! nann ! a lavaras Saïg.

— N'hoc'h eus-hu ket, Saïg, klevet komz eus ar vag-ze a Lokemo, c'houi 'oar n'an neus ket keit-se, pehini a zo bet aet d'ar fonz gant eur garg morgazed. Hag er vag, deut d'ar gourlenn, a zo bet kavet petra, a gav d'ec'h ? petra ?... Eskern ar vartoloded, sunet, krignet gant al loened-ze.

— D'ar fonz ec'h afomp gante, eme egile... Troc'h ar greling, Saïg... Debret e vefomp gante en beo !...

— Arabad koll an nord, pôtred !... Koll hon drag ! netra da c'honit e-pad pemzek de... Dalc'homp an nord, pôtred ! Red eo, a c'hrozmolas Saïg.

— Dont a reont warnomp a vil vern.

— N'eus forz, eme Saïg, n'eus forz !... N'eo ket leun ar vag c'hoaz !

Goulou de a zave : breman e weled anê evel eur blojad (1) merien e-barz an drag, deut war c'houre an dour. Hag ar morgazed ha da neunv, da grapat, da grapat, hag ar vartoloded, o c'hontell gante en o dorn, a droc'he, a droc'he. Evit unan troc'het, kant a grape, a bigne er vag.

— En beo e tebrfont ac'hanomp !

Na gouzanvet hoc'h eus-hu bet, eur wech bennak, brec'hiou gwevn ha ramplus evel kroc'hen eur ziliенn, oc'h astenn o spegou yen war ho troad pe war ho kof-gar ? Na gwelet hoc'h eus-hu eur vorgazenn en he zoull, en eur poull, oc'h heolia, ya, oc'h heolia ?... Hep aon e sell ouzoc'h. Lakit ho troad en dour : gous-

---

(1) *Blojad, blojadenn*, tas.

tad beg eur vrec'h, evel eun aer, a dro en-dro d'ho troad. N'oc'h ket, n'an neus den kap... Den ne c'houzanvas hep finval eun hevelep stokadenn... Sellet outi, pegen lemm eo he lagad gwerc'hlas, hanter-digor war he mammenn, sklêr evel skorn, kri evel hini eur c'haz klanv arajet, evel hini eun aer-wiber, o c'hortoz piou da daga. Meret hoc'h eus-hu bet, eur wech bennak, gant ho taouarn, o c'horfou diaskorn, gwak ha gwevn ken nerzus ? Ha kroget o deus ennoc'h gant o beg du, kalet evel dir, lemm evel eun aotenn ? Labeet oc'h-hu bet gant o livaj ken du hag huzil ar chiminal ?

Ma ! neuze ec'h anaveet eur vorgazenn, neuze oc'h evit kompren e petore digoue euzus e oa martoloded *ar Gwennili*. Grevusoc'h hini ebet.

— Eun dro varv ha daou hanter kla (1) war an taked pe war ar bit (2) gant ar greling, ha bec'h war ar vag ! a gemennas Saïg... Hiset ar gouel bras hag ar gouel stê.

— D'ar fonz ec'h afomp gante !...

— N'ec'h afomp ket !... Hiset buan ha buan ar goueliou. Ar vag a-benn en ôd !... Diou heur dre a zo c'hoaz; n'eus ket a houl. Dindan torrod Santez-Rosa, en abri ar C'hadorou, e vefomp brao meurbed evit en em disklabea eus an hudurnez-man.

Hag ar morgazed a grape, a bigne er vag, war an tilher, war ar goueliou; sevel a reont gant ar wern, pega a reont eus an dud, labea a reont an dilhad. Ha penôs en em difenn ?... Ma vije bet ar vag pell diouz ar porz pe diouz an ôd, hep douetans ar vartoloded a vije bet debret gante.

Eun nebeudig goude *ar Gwennili* a oa war an trêz. Ha bec'h d'ei ! Gant poan hag araj ar vag hag ar roued a zo bet disklabeet eus ar morgazed. Evit ar vartoloded, daoust d'o anken ha d'o skuizder, na pebez laouenedigez.

---

(1) *Eun dro varv ha daou hanter kla*, un tour mort et deux demies clefs : ça fait un nœud. On dit proverbialement, et c'est d'ailleurs vrai : un tour mort et deux demies clefs, ça n'a jamais manqué.

(2) *Bit*, morceau de bois autour duquel on enroule la chaîne qui retient un bateau.

— Ac'hanta ! pôtred, eme Saïg, n'am eump ket kollet evelkent hon nozvez, goneet ganemp hon drag, hon fard, hag an traou-ze a dalv eun dra bennak. Arabad eo koll an nord, pa lavaran d'ec'h !

Tenna a eure e suroa diwar e benn : e-barz e leuskas da gouea e chik.

— Unan neve, pôtr, eme Saïg da Vilzig : goneet eo !

Ha gant e gontell e troc'has eun tamm karot, oh ! ya, hep gaou, ken hir hag ho piz-meud. Sika a eure anean en e c'hinou.

— Ha peb a vannac'h gwin-ardant, gwazed, a vo en eur diskenn en ôd... Tomm eo bet d'hon c'holierou... Met lano 'zo, lano krenv. Bremaïk ar vag a vo war flot... Dirap an eor, pôtr... Hiset ar gouel bras, ar gouel stê... lïen war *ar Gwennili,* ha d'ar porz !

Pell amzer a oa, abaoe ma oa ar bagou all er porz. Pelec'h e oa daleet *ar Gwennili* ? Pelec'h ?... Petra 'zo erruet gantan ?

Ha dindan ar weenn dilh ar prezegennou ac'h ê en-dro : pelec'h eo chomet *ar Gwennili ?*

Met ne oa ket peurechu gante o displegiou ma weljont *ar Gwennili* o tifluka eus ar Garreg-Kouet.

— Setu *ar Gwennili !*

Hag, eun nebeud goude, ar vag a oa eoriet e-touez ar re all. Hag ar vartoloded en ôd. Evurus, sioul, ec'h event o bannac'h gwin-ardant en osteleri; evurus e c'houzanvent ar joaüsted a zave a-nebeudou war o spered hag a zispege diwar o c'halon ar moustrer (1) a oa bet darbet d'ean o mouga.

Dre ma sklerae o mennoziou, o zeodou ive en em zivorze, ha pep-hini a gonte d'ar vartoloded all, deut d'an osteleri evit goût an doare, ar pez a oa bet c'hoarveet gante. Ha kôz ar morgazed ac'h ê en-dro : ar morgazed ac'han, ar morgazed alese !

— Ya, ya, eme Saïg en eur baea ar skodenn, an holl draou-ze a zo gwir, met... met... arabad e ve koll an nord !

Ha Bilzig ?... Bilzig ne oa ket bet pedet da vont da eva eur

---

(1) *Moustrer,* cauchemard.

bannac'h. Mont a eure d'ar gêr en eur sutellat. Mall a oa d'ean erruout : naon an nevoa, anoued ive.

Evurus Bilzig pa erruas en ti : e skudellad a oa war an oaled, tomm bero el ludu. Ha p'an neus bet diwisket e zilhad gleb, gant laouenedigez e krogas en e skudell, ar vamm hag an tri vugel, o fevar eus taol gant Bilzig, aketus evit goût ar pez a oa bet c'hoarveet gantan.

— Petra a livirin-me d'ec'h ? Morgazed ! morgazed ! morgazed ! Trawalc'h da lakaat eun den fur da ziodi.

Hag Izabel a lavaras en eur c'hoarzin :

— Ha Saïg kollet gantan an nord ?

— Saïg, eme Bilzig, Saïg, martolod ebet n'eus er vro henvel outan. An daou vartolod, kollet o fenn gante, Saïg an nevoa dal-c'het an nord. Savetaet an neus d'emp hon buhe, hag e vag hag e zrag.

Hag en koun Bilzig, doun-doun dindan evor, en em sikas ar gentel a nerz-kalon roet d'ean gant Saïg Jelvest, en nozvez ar morgazed, eur gentel a hardiegez sioul ha fur.

— Arabad eo koll an nord, ya, ya ! a vousgomze ar pôtr, arabad eo koll an nord !...

## III

### *Bilzig ac'h a da glask beüt ha gwial, evit ober kevell ha boutegou*

D'ar zul goude lein, ha war ar pemde pa vije divalo an amzer ha pa n'ac'h ê ket ar bagou er-mêz, Bilzig ac'h ê gant e vreur Yannig, a-wechou ive gant e c'hoarezed, da glask beüt ha gwial, balan-bugel ha raden.

Balan-bugel ha raden a vije ezomm, pep sizun, evit gwalc'hi ar bagou ha golo ar pesked.

Pep sul 'ta, gant e vreur hag e c'hoarezed ec'h ê a-dreuz koajeier ha prajeier Kerdrearnel, Mengi, Tremedern, Kergoualc'h hag ar Jaou da glask beüt ha gwial. Pa o dije troc'het ha dastumet er c'hirjer trawalc'h evit o zamm, ec'h ênt da graon-kelvea pe da gistina pe da vouara, da c'hregona, da avalaoua, herve ar miz. Hag e tistroent d'ar gêr, gante leiz o godellou, leiz o c'hrubuilh a frouez gante kuntuilhet, ha, war o diouskoa, peb a guchennad beüt ha peb a horzennig gwial, ozil, kelve, haleg pe wern.

Evit ober petra e c'houlennet diganen ec'h ê evel-se Bilzig da glask beüt ha gwial ? evit ober petra ?

Ar beüt a vije bervet, dibluskennet keit ha ma vije tomm. Saïg a raïo gantan e-pad ar goanv-noz panerou, ha gant ar gwial kevell evit bac'ha legistri, girvi-mor, boutegou evit mont d'o gwerza. Bilzig a roe an dorn d'e vestr evit sterna ar c'hevell hag ar boutegou, ha gantan e tiske steui gant ar beüt, gwea ar gwial en-dro da stern ar c'hevell.

Bilzig eta ac'h ê, pep sul, da redek ar c'hoajou.

Eur zulvez, en fe, sul a-rôk pardon ar Jaou, en miz gwengolo, e oa aet gant Yannig, Madelen ha Katellig, da Goad-ar-Jaou, da glask beüt ha da graon-kelvea. Leun o godellou a graon-kelve, du o muzellou gant ar mouar, kavet gante eur guchennad vat a

veüt, skuiz ar vugale, hag int, evit en em ziskuiza ha debri o merenn, a falveas d'ê mont betek chapel ar Jaou.

Ar chapel a oa bet savet war c'houre ar run en kenver kastell bras Tremedern, diazeet war ar run all. Ar saon (1), eur saon doun o zispartie : en he c'hreiz, a-dreuz ar prajeier, eur wazennig dour beo ha seder a virbille, a c'hoarie gant ar yeot glas, gant an ozil, ar sekrep hag ar gwial, en disheol ar gwe pupli, ar gwern, an haleg hag ar c'helve, dindan kroz an avel en deliou, adalek Kergoualc'h betek Mengi hag ar Vouilhenn.

Ar vugale, gante pignet gra an ale fô, skuiz, a azeas war ar voger a ra tro ar zavenn war behini eo savet ar chapel. Bilzig, evit o diskuiza, a dorre d'ê kraon-kelve da zebri gant o bara, hag a gontas d'ê ar c'hôjou an nevoa klevet diwar-benn ar chapel e-pad ar goanv-noz.

— Gwechall, emean — pell, pell zo abaoe — Lokiregiz pa 'c'h ênt da Lanmeur pe da Vontroulez, abret eus ar beure, pa dremenent dindan ar chapel, a vije aliës spontet o welet prosesionou kaer meurbed o pignat gant ar vali, prosesionou tud varo.

— Kont d'emp eur gôz, Bilzig, unan vrao.

— Kôz chapel ar Jaou ?

— Ya, ya.

— Ma ! selaouit... Gwechall-goz, pell zo abaoe, e oa eur c'hastell kaer ha krenv meurbed war beg Kleger Tremedern, kaeroc'h ha brasoc'h kalz eget an hini a welet dirakoc'h. D'ar c'houlz-ze eta, Otrou koz Tremedern an nevoa daou vab. An hini yaouanka a falveas d'ean mont da vale bro; goulenn a eure e ôtre digant e dad. Aet en e hent an den yaouank. Betek pelec'h ez eo bet ? n'ouzon ket. Ar pez a zo gwir, pell-pell eo bet aet, ken pell ken n'an neus ket bet klevet hano anean e-pad n'ouzon ket ped vlâ.

« Petra a oa bet c'hoarveet gantan ?... Dek, pemzek, ugent vlâ, ouspenn marteze, abaoe m'an nevoa kuitaet ar c'hastell. Ha kelou ebet anean. Maro e dad, maro e vamm, dimeet e vreur henan. Ankouaet ar breur yaouank...

---

(1) *Saon*, vallon.

« Eun devez ma oa ôtrou Tremedern o chaseal e-lec'h ma 'c'h omp breman azeet, en em gavas gantan eur marc'heg, kleze eus e goste, goaf en e zorn, tok-houarn war e benn, skoued stag ouz dipr ar marc'h. Ar marc'h hag ar mestr leun a boultrenn, treut o daou... ha skuiz... Souezet bras an ôtrou.

« — Piou an neus d'ec'h-c'houi roet ôtre da zont war va douarou ?

« — Piou ? eme ar marc'heg. Me.

« — C'houi ?

« — Ya, me.

« — Distagit ar chas war ar forean-man ! a gemennas an ôtrou d'e vitizien.

« Distaget ar chas. Iss, iss, kis, kis !... Hag ar chas a harze, a lamme en-dro d'ar marc'heg. Heman a grogas en e goaf : lac'het an neus eur c'hi.

« — Lac'ha va chas... war va douarou ! eme an ôtrou, droug ennan ken a verve. Lac'ha va c'hi !... Kleze e dorn, divrôad !...

« Tenna a eure e gleze ar marc'heg divrôad, met skuiz a oa hen hag e varc'h : n'int ket evit enebi. Divarc'het ar paour kêz.

« Otrou Tremedern a zilamm diwar e varc'h. E c'hlin war boull-kalon e enebour, dic'houina a eure e c'hourgleze. Ec'h ê d'hen sika d'ean en e c'houg, pa glevas anean :

« — O Doue, deut beteg aman !... beteg aman da vervel !... dirak ti va zad evel eun divrôad. Youl Doue ! youl Doue !

« Youc'hadenn Tremedern :

« — Ti ho tad ?... Piou oc'h ?

« — Me, ôtrou, me eo an eil vab Tremedern.

« — Savit prim, va breur, savit en ho sav ! eme ar breur henan.

« En em vriata a rejont en eur ouela.

« — Va breur ! va breur !...

« Dilezet ar chas hag ar chase, an daou vreur a zo aet d'ar c'hastell. Hag, evit delc'her dindan evor laouenedigez, joaüsted o anaoudegez, o deus grêt kompezi beg ar run-man, ha warni o deus diazeet ar chapel, chapel ar Jaou. »

— Piou an neus d'it-te, pôtr, disket an istor-ze ? eme an itron Tremedern, o tiskoach he fenn eus a-drek dor-dal ar chapel.

Deut e oa d'ar chapel evit he c'hempenn, he fenta; he merc'h yaouank hag eur vatez a oa ganti.

— Deus aman, pôtr, deus aman !

Hag er chapel e tiskoueas d'ean eun daolenn hanter dislivet.

— Na gwelet a rez-te an daou varc'heg ? Sell oute o daou war ar c'hlazenn, an hini yaouank divarc'het, an henan o vont d'hen lac'ha... Setu int oc'h en em vriata. Ha sell er c'houign-man. War an daolenn-man, sell, pôtr, sell eus ar beleg a zo dirakout daou-linet. An den santel-ze ? An ôtrou Dom Mikêl an Nobletz, an diwea eus gouenn ôtrou yaouank Tremedern. Hennez eo, pôtrig, an hini a rê a-dreuz ar c'hoad, eus a Gergoualc'h d'ar chapel, ar prosesionou kaer a sponte Lokiregiz, pa 'c'h ênt abret eus ar beure da Lanmeur pe da Vontroulez... Ha breman, bugaligou, n'hoc'h eus-hu netra ken da ober ?...

— Nann, itron.

— Ma ! it er c'hoad da glask spouen d'in evit ober va garlanteziou, ha goude me a roio d'ec'h peb a dra vat da dafea goude o merenn.

Bilzig a glenkas e veüt hag e wial er porched.

— It gante ive, va merc'hig, da redek, da c'hoari er c'hoad... Ro da zorn d'ei, eme an itron da Vadelen.

Abaf ar vugale en kompagnunez dimezell ar c'hastell, dimezell Tremedern, eur bôtrezig strij. En fe, Katellig a oa eur bolez en kichen an dimezell, ha koulskoude o devoa ar memes oad.

— Ped vlâ ec'h eus-te, Katellig ?

Homan, e biz-yod ganti siket en he fri, gir ne ranne.

— Eiz vlâ, itron, eme Bilzig.

— Eiz vlâ. Yaouankoc'h eget va merc'h... Il da redek er c'hoad, ha dastumet d'in spouen hag eur vleuennig bennak. Taolit evez d'ei, ha diwallit na errufe droug ganti.

— Oh ! ya, itron.

Hag ar vugale d'ar red d'an traon gant ar vali, hag en eur

redadenn int bet diskennet er saon. Hag int o tibab spouen e-harz ar gwe fô.

Bilzig ha Yannig o daou a oa aet eun tammig pelloc'h da glask bleuniou, ha padal hag int o klevet eur griadenn.

— Bilzig ! Bilzig !

Ha Bilzig d'ar red.

— Petra a zo c'hoarveet ?

— An dimezell ! an dimezell !

— Petra ?

— Flemmet ! flemmet !

Hag ar bôtrezig, harp eus ar weenn, liou ar maro en he c'herc'hen, a ouele, he dorn klei ganti serret en he dorn dehou, ar gwad o tivera euz he biz-meud.

Gant ar wialenn a oa gantan en e zorn, Bilzig an neus furchet ar spouen, kavet an aer-wiber. Eun tôl gwialenn d'ei war he fenn, hag hi maro.

Bilzig, meur a wech, an nevoa bet gwelet pôtred flemmet pa dremenent lann Bennenez evit mont da besketa d'an Trêz-Gwenn : unan a zune ar gouli, unan all gant eun tamm neud-gouel a starde an ezel. Bilzig a zigoras e gontell, lemm evel eun aotenn. Moustra a eure war biz an dimezell, faoutet gantan ar gouli. Gwada a ra.

— 'Ouelet ket, dimezell, 'ouelet ket.

Stardet an neus d'ei he brec'h gant eun tamm neud-gouel endro d'he ilin. Denet, sunet an neus ar gouli evit chacha er-mêz ar bulum gant ar gwad... Koenvet eo ar biz hag an dorn.

— Kê, Madelen, da lavaret d'an itron dont aman buan ha buan !

Hag e-pad an amzer-ze, Bilzig a zune, a zune ar biz.

P'he deus bet ar vamm gwelet he fôtrezig er stad-ze, darbet eo bet d'ei bea semplet.

— Petra, petra 'zo c'hoarveet ?...

— Flemmet eo bet, itron.

— Ho ! Jezuz 'ta va Doue ! Buan, buan eul louzaouer !...

Kerz, pôtr..., red d'ar c'hastell !... Eur mevel buan da glask ar medesin, ha daou da zougen va bugelig beteg ar gêr

Bilzig en eur redadenn ac'h ês d'ar c'hastell : grêt an neus e gefridi. Douget eo bet an dimezell d'ar c'hastell, lakaet en he gwele. Erru al louzaouer. Dispaket an dorn hag ar biz.

An itron a lavaras d'ean penôs Bilzig an nevoa ledanêt ar gouli, sunet ar gwad ha liammet d'ei he brec'h.

— Pelec'h eman ar gwaz-ze ? eme al louzaouer.

Bilzig gant an tri all a oa er-mêz, er porz, o c'hortoz, a-rôk mont d'ar gêr, goût an doare. Klasket ha kavet eo bet Bilzig.

— Te eo ar pôtr ac'h eus digoret ar gouli, sunet ar gwad ha liammet ar brec'h-ze ?

— Ya, ya, eme Bilzig, — aon d'ean, ken a grene, dirag ar bugelig ken gwenn ha linseliou he gwele : aon d'ean ? marteze, marteze... ive dirag an den koz barvek — Ya, ya, me, eo, ôtrou, me...

— En gwirione — hag e zorn a oa war benn ar pôtr — heman eo an hini an neus savetaet buhe ho merc'h, itron. Anez han... Sunet an neus ar bulum. Gwelet : an dorn ne goenv ken, ar vrec'h eus an ilin beteg ar skoa a zo digoenv... A-benn eun nebeud devejou, ho merc'h, itron, a vo yac'h-pesk.

Bilzig, pa glevas kement-se, a ziskennas eus ar gambr, ha gant e vreur hag e c'hoarezed, hag hen d'ar chapel da gemer e veüt hag e wial.

— Arabad eo koll an nord, a lavarfe Saïg ! eme Bilzig d'ean e-unan en eur vousc'hoarzin. Koll ar beüt !

Erru an abardae. Izabel er gêr inouet he-unan a jale, nec'het.

— Pelec'h eo chomet ar vugale ?... Petra a zo c'hoarveet gante ?

Pa errujont er gêr, noz tenval anei, skandalet Bilzig, skandalet Madelen.

— Na pelec'h oc'h bet daleet ?... hag abalamour da betra ?... Noz eo ha pell zo... C'houi 'oar ervad koulskoude penôs ne garan ket ho kwelet o redek, pa ve deut an noz.

Madelen he deus kontet d'he mamm an doare penn-da-benn.

Debret o c'hoan gant ar vugale, skuiz, ezomm ebet d'o luskellat.

Antronoz vintin, da bemp heur, Bilzig a oa war ar bale : *ar Gwennili* ac'h ê er-mêz da c'houec'h heur. Izabel he deus tommet d'ean e zijuni, siket d'ean en e zac'h eur skolpennad bara hei hag eun tamm kig-sall. Ha Bilzig ha d'ar red d'ar porz. War flot e oa c'hoaz ar vag vihan, hag hen en bourz *ar Gwennili,* ha da zisplega ar gouel bras, ar gouel stê, da lakaat ar fok war ar bopre. N'eus ket a zour el luseo, eun tôl skubellenn d'ar pont ha d'an tilher.

— Errufont pa garfont Saïg hag an daou vartolod, pep tra en urz !...

— *Ar Gwennili,* hou !...

Saïg hag an daou vartolod a zo war ar chaoser. Bilzig a lamm er vag vihan : eur boleadenn.

— Prest, pôtr ? eme Saïg.

— Prest.

— His ar gouel bras... largez tout... His ar fok !...

Aet *ar Gwennili* da besketa.

## IV

### *Bilzig war al Leo-Drêz*

E-pad ar goanv, war-dro Nedeleg, e vije peurvuia grêt eun tôl-pesked (1) : broged pe veilhi. A-benn ar c'houlz-ze, Saïg Jelvest an nije sternet e zein vras hag ambarket anei en e vag. Eul laz pôtred yaouank diskuiz ha dibabet a vije bepred war evez oc'h heuilh gant diou vag vihan ar voudenn (2) besked dizoloet.

Ar pesked-red a deu, war hon ôchou, entre hanter miz kerdu ha divez miz genver, evit leuskel o lêzenn pe o viou. Neuze e paker anê, bodennet ma vent a vil vern : ar zein vras dispaket, an daou benn anei a rê an dro d'ar c'hlodad gant peb a vag vihan. Ar zeinerien a lamme er mor, daoust pegen yen a vije an amzer, ha pep-hini da chacha buan ha buan. Ha trefu (3) ha kriadeg. N'ankouait ket, mar plich, lenner, penôs e miz kerdu pe e miz genver ne ve ket tomm-berv ar mor hag an êr, ha neuze e ouefet abalamour da betra e vije an dud-ze ken trefuet, abalamour da betra e vije digaset d'ê peb a werennad mat a win-ardant. Ha pa rankent mont adarre er bagou, gleb-dour-teil, dent genver eus o dilhad, eus o bleo hag eus o baro ! !... Eur vicher boanius... A-wechou al laz ne vije ket evit dibrada ar zein ken pounner hag a vije. Hag e ranked mont da glask sikour, da glask kirri war ar mêz evit charreat ar pesked.

Pa vije bras ha niverus an tôl-pesked, e vije kaset kannad da gokanierien (4) Lannuon ha Montroulez da lavaret d'ê dont da brena ar pesked.

---

(1) *Tôl-pesked,* très belle pêche.

(2) *Eur voudenn besked,* une bande, une multitude de poissons (*moudenn,* motte).

(3) *Trefu,* agitation; *trefuet,* agité.

(4) *Kokanier* (pl. *-ien*), marchand de poissons.

An osteleri neuze ne zileunie ket gant an everien gwin-ardant. Noz-de, ha de ha noz, an dour binniget-ze a rede en o gorzailhenn, evel an dour er c'han goude eur barrad-glao. Neuze ive ar Vretoned, tud sioul koulskoude, ne vijent ket anaveabl. En osteleri e kleved anê, heman o kôzeal, heman o krial, darn all o rezoni, o toui, o sulbedi; giriou lemm ha flemmus a nije eus an eil d'egile, ha goalennajou (1) skoet war heman ken a c'houibane adreuz an ti. Ar gwella mignoned, o fenn trelatet, o daoulagad lijennet gant derzienn ar vezventi, en em zave an eil eneb egile, skrignet gante o dent. Met o diouhar, laosk ha blank dindane, ne vijent ket evit o dougen, ha peurliesa ar piladegou, ar c'hannadegou a droe en kas. Hag an de war-lerc'h ar bôtred dizevor ha mignoned evel diagent.

Ma ! eur yaouvez a viz genver, Saïg an nevoa roet eun tôl zein ha tapet eun toulladig broged. Izabel a brenas digantan daou voutegad.

Hi ac'h aio gant unan anê da Blistin; Bilzig ha Madelen ac'h aio da werza o hini da Lannuon. Red e vo d'an daou vugel sevel abret evit erruout e Lannuon da c'houlz ar marc'had.

— N'ho po-hu ket aon o treuzi al Leo-Drêz ? a c'houlennas ar vamm digante.

— Oh ! nann, mamm Izabel. Brao eo an amzer, sklêr a vo al loar. Ha piou a fellfe d'ean ober droug d'emp-ni, daou baour kêz eveldomp-ni ?... Nann, mamm Izabel, den ne lavaro gir d'emp.

Peb a skudellad soubenn al leaz o deus debret. Kregi a rejont pep-hini en eur dorgenn eus ar bouteg.

Hir e oa an hent : c'houec'h leo d'an nebeuta. Treuzet gante ôd Lokirek, savet gante torrod an Arvor, setu int dirak al Leo-Drêz. Teir heur bennak e tlee bea d'ar c'houlz-ze, sklêr al loar, sioul an noz; kroz an tôliou-mor hepken a gleved war ôd Lokirek ha war al Leo.

Kent erruout gant feunteun Sant-Efflam, e ve red diskenn eun dousenn bennak a bazennou. Bilzig ha Madelen a azeas war

---

(1) *Goalennajou*, mots piquants, méchants.

ar bazenn genta evit ober eun diskuizadenn — pounner eo eur boutegad pesked — a-rôk diskenn war drêz al Leo. Al Leo-Drêz !... Tri c'hir spontus meurbed !

Sioul, an eil stok eus egile, o bouteg en o c'hichen, an daou vugel a zante o c'halon o lammet en o c'hreiz dirak an drêzenn vras, ken bras, ken ledan ha ken brudet, pehini en em astenne dirake, adalek Sant-Efflam betek Lomikêl. Kroz hepken an tôliou-mor o frega war an trêz a dorre sioulder an noz hag a luskelle gant e vouez hevel-hevel an dachenn morgousket dindan lijenn dem-sklêr al loar.

Ha dirake, a-zehou, Roc'h-al-Laz sklerijennet eus o zu, evel eur peul-mean en e zav, a zave e benn a-us d'al Leo, uhel, hag he zroc'he e daou rann. An hent a heuilhe ar gourlenn; en em gromma a rê en-dro d'ean : pleg beo war behini ar sperejou dianket o devoa diazeet danevellou euzus meurbed. Eno, en-dro d'ar Roc'h... Ha Bilzig ped gwech an nevoa bet en ti-nean klevet ar besketerien...

Ha breman, azeet war ar bazenn vean a ziskenn d'al Leo dirak Roc'h-al-Laz, an holl draou spontus-ze a zave war e evor hag a lakae e galon da lammet en e greiz. Eno... ar besketerien — e-unan an nevoa klevet anê en ti-nean o lavaret — pa vijent o tragi war an ôd, skeltr an noz, meur a wech o devoa bet klevet youc'hadennou euzus ar paour kêz tremeniad muntret war al Leo.

Ha Bilzig elfek (1), e zaoulagad hag e ziouskouarn gantan digor-frank, stignet, bantet etrezeg ar Roc'h, daoust hag-en n'an neus ket, a-dreuz kroz ar mor, klevet du-hont... Daoust hag-en... oh ! ya, du-hont ! du-hont !... Hag eur c'houezenn sklaset a zivere deus e dal, hag eur grenidienn a grine e groc'hen. Ha kaer an neus breman selaou, sioulder an drêzenn n'eo torret nemet gant trouz ar mor o frega war an trêz. Daoust hag-en... a vefe gwir ?...

Madelen skuiz, ar baourez kêz, morgousket harp eus skoa he breur, ne wele ha ne gleve netra.

---

(1) *Elfek*, nerveux.

Bilzig a zellas outi, hag en e benn e troïdelle mennoziou dishegar meurbed : ar pôtr, m'en assur, n'oa ket gwall c'hlorus. Karet an nije bet bea en e wele, kousket mat, e-lec'h bea azeet war bazenn skalierou Sant-Efflam, ha mall n'an nevoa ket da vont gant an hent a dro en-dro da Roc'h-al-Laz.

Evelkent red eo d'ean erruout en Lannuon pa zigoro ar marc'had. Ec'h ê da zevel en e zav :

— Sell, emean en eur rei eun tôl ilin da Vadelen, sell.

Hag ar bôtrezig dihunet a zellas. Hag en traon ar pazennou e weljont eun ôtrou hag eun itron. Eun ôtrou hag eun itron d'ar c'houlz-ze eus an noz ?...

— Petra a rit-hu aze ? eme ar gwaz, ha divergont, d'an daou vugel.

— Oc'h ober... eun diskuiz, ôtrou.

Peg teod Bilzig eus e staon, sec'h e gorzailhenn evel tont. Madelen a oa krog en e zorn hag a grene evel eun delienn. Bilzig ive, ha koulskoude ar pôtr ne oa nag abaf na kabon, pell ac'hane Bilzig a grene gant an aon.

— Da belec'h it-hu evel-se ?

— Da Lannuon, ôtrou.

— Da Lannuon ?... Da ober petra ?

— Da werza hon fesked, ôtrou.

— Diskouez anê.

Bilzig a dapas diwar ar bouteg ar vozad raden a c'holoe ar pesked.

— Pesked brao, ôtrou, ha mat : broged int, ôtrou.

Heman a c'houlennas digant e itron :

— C'hoant hoc'h eus-hu d'o zafea ?

— Mad int ?

— Broged, itron, fresk-beo, tapet dec'h goude kreiste.

— Gant daou e vo trawalc'h ? a c'houlennas an ôtrou.

An itron a zoublas he fenn :

— Ya, ya.

Bilzig a zibabas daou besk eus ar re vrasa.

— Eun tamm neud d'o staga.

Bilzig a chachas eus e c'hodell eur bellenn neud-gouel. Staga a eure an daou besk dre o ambrankou.

— Setu, ôtrou.

— Pegement, pôtr ?

— Pevar real, ôtrou : dek gwenneg pep-hini.

An ôtrou a dennas e yalc'h eus e c'hodell hag a roas d'ar pôtr eur pez a eur skoed.

— N'em eus ket a vonei, ôtrou; en distro e paefet ac'hanon.

— En distro ?... Dalc'h ar c'hemm evidout hag evit da c'hoar.

— Trugare, ôtrou !

Bilzig laouen.

E-pad ma rê an ôtrou e varc'had, an itron a oa o kôzeal gant Madelen; pecherou a rê d'ei :

— Eus a belec'h out, va merc'hig ?

— A Lokirek, itron, eme Madelen doneet.

— Petore micher an neus ho tad ?

— Va zad a zo maro pell, pell zo, itron.

— Ha da vamm ?

— Hon mamm Izabel a zo er gêr gant va breur ha va c'hoar vihan. Mont a ra d'an ôd da glask bigorned, meskl, hag ec'h a d'o gwerza alïes da Blistin. Eus Plistin oc'h-hu, itron ?

— Ya, ya, va merc'hig.

— Oh ! neuze, hoc'h eus sur prenet pe besked, pe veskl pe vigorned diganti, hag hirio ive ec'h aio gant eur boutegad all da Blistin... Ha Bilzig ive, itron, ac'h a d'an ôd gant ar bagou.

— Ha ! Bilzig eo hano da vreur ?

— E leshano, itron.

— Te, petore hano ac'h eus-te ?

— Madelen, itron.

— Ma ! Madelen, eur wech all lavar d'az mamm... ya, ya. lavar d'ei delc'her ac'hanoc'h en ho kwele beteg ar beure : n'eo ket mat evit ar vugaligou eveldoc'h redek an noz ken diweat.

Ha kildorn gwenn ha flour an itron a roas d'ei eun tôlig pe zaou war he diouchod.

— Komprenet mat ec'h eus, Madelen ?

— Ya, itron.

— Kenavo, Madelen !

An daou vugel a gemeras krog pep-hini en e zorgenn. Hast da Vilzig mont gant e hent.

— Trugare, ôtrou ! a lavaras Bilzig.

— Trugare, itron ! eme Madelen.

An ôtrou hag an itron a vousgomzas entreê. Bilzig a glevas ar c'homzou-man :

— Lezit anê da vont, lezit anê, a lavare an itron. Daou vugelig int.

— Daou vugelig ! a c'hrozmole an ôtrou. Ar pôtr, 'm eus aon, a zo pôtr lemm.

— Daou vugelig, daou baour kêz. Lezit anê, me ho ped, evit eur wech, me ho ped !... Trawalc'h evit eur wech... Ho kopr ho po evit ar madober-ze, a lavare an itron.

— Ma ! gwaz a ze evidoc'h, evidon ive, marteze, a respontas an ôtrou.

Gelver a eure Bilzig :

— Deus aman, pôtr, deus aman !... Na klevet ec'h eus-te eun drouz bennak war an ôd ?

— 'M eus ket, ôtrou, nemet trouz ar mor war al Leo.

— Ma !

Hag e selle outan didrue, divergont, evel m'an nije bet c'hoant mont beteg e vennoz.

— Mar kavez war da hent tud o tont diweat eus foar Lannuon, ha ma c'houlennont diganit da belec'h ec'h ez, respont : « Tevel », ha ma 'c'h adgoulennont diganit : « Ha goude ? », adrespont a ri : « Hag ober ». Ha dreist-holl n'ankoua ket : « Tevel hag ober ».

— « Tevel hag ober », a zigeche ar pôtr, « tevel hag ober ».

Rak Bilzig ne oa ket hep goût ar galloud o devoa an tri c'hir-ze.

Kavet o deus war o hent teir vandennad tud : unan en eur guitaat Sant-Efflam, unan all a-rôk erruout gant Roc'h-al-Laz.

an deirved en tu all d'ei. « Tevel hag ober » : Bilzig n'an nevoa ket ankouaet ar giriou-ze. Re e talc'he d'e groc'hen.

Tremenet Lomikêl, an daou vugel a erruas en kêr Lannuon. Mall war ar broged. Eur gwenervez. Gwerzet o deus o fesked, ha gwerzet mat. Debret o deus o lein; diskuizet, hag hep dale int deut war o c'hiz d'ar gêr.

Abret e teu an noz, ha c'hoant n'o devoa ket da vea tapet ermêz ar gêr gant an denvalijenn. O mamm ive a dlee chom eus o gortoz en « Pevar hent bras ».

En-dro da Roc'h-al-Laz e oa eun niver bras a dud. Eur marc'hadour lïen a Vontroulez a oa bet lac'het e-pad an noz diwea, en eun tu bennak en-dro d'ar Roc'h : klevet e oa bet o krial. An archerien a oa o paouez tenna e gorf eus an trêz.

— « Tevel », a lavaras Bilzig da Vadelen.

Den na daolas evez eus an daou vugel.

Evelkent Bilzig ne oa ket hep gwelet penôs eun toullad gwazed a oa war o hent, hag, a-rôk erruout en Sant-Efflam, unan anê a deuas d'o c'haout :

— « Tevel », pôtr ! emean.

— « Hag ober » ! a respontas Bilzig.

Egile a lakaas e viz war e c'hinou.

Hag o-daouik spouronet ec'h ênt evel daou baour kêz, hep sellet war o lerc'h. Seblantout a rê d'ê klevet en o diouskouarn an tri c'hir spontus : « Tevel hag ober ».

O mamm Izabel a oa eus o c'hortoz en « Pevar hent bras ».

— Ac'hanta 'ta, erru oc'h ?... Gwerzet ar pesked ?...

— Ya, mamm Izabel.

— Erru eo poent d'emp, bugale, diskenn da Doull-ar-C'hirri, ma fell d'emp tremen an Treiz hag erruout er gêr, a-rôk ma vo noz tenval... Ha n'hoc'h eus-hu ket klevet komz eus eur marc'hadour lïen a Vontroulez a zo bet, a lavarer, lac'het e-pad an noz diwea war al Leo ?...

Bilzig na Madelen gir n'o deus rannet : « Tevel hag ober » : ar giriou-ze a skorne o zeod.

— Buan, buan, mamm Izabel, buan eomp d'ar gêr !

— Petra a c'hoarve ganec'h ? petra ?...
Gir ebet.

— Goude, goude, mamm Izabel, eme Bilzig d'e vamm, goude...
Tremenet gante an Treiz, ha nebeut goude e oant er gêr... Prennet an nor, Bilzig a gontas d'e vamm penn-da-benn ar pez a oa bet c'hoarveet gante.

— Gir da zen, bugale ! gir da zen !... Mestr al laeron hoc'h eus gwelet e Sant-Efflam. Gir da zen, pe omp kollet. Mestr al laeron !... Muntrer bras al Leo-Drêz !... Salver Jeżuz 'ta va Doue !...

Bilzig na Madelen nag Izabel n'o deus kousket en noz-ze. An daou vugel, trelatet o fenn, a gleve en o diouskouarn ar giriou spontus.

Evelkent a-benn daou pe dri devez ar spont a oa aet eus o spered.

Eun eiz de bennak goude, Bilzig, hanter ankouaet gantan digouez al Leo-Drêz, a oa en e vag vihan stag eus eur peul war kaë Toull-ar-C'hirri. Deut e oa da zigas e vamm hag he boutegad meskl ha rigadell evit mont d'o gwerza da varc'had Plistin. Evit en em dizinoui e oa en em lakaet da walc'hi e vag (e vamm ne zaleo ket kalz : tre a ra) pa glevas :

— Hem ! hem ! pôtr. Psitt !... Klev 'ta, pôtr !... Na te a dremenfe ac'hanomp-ni en tu all ?

— Ya, ya, mar karet, eme Bilzig, o welet eur gwaz hag eur plac'h war ar c'haë.

Distaget ar vag, hag aet du-hont war penn ar chaoser.

— Hastit affo, tre mat a zo hag ar mor a ziskenn buan... Hastit affo !...

Bilzig a deuas gant e vag en eur boleat betek penn ar chaoser.

— Lammet er vag buan ha buan.

Ar pôtr n'an nevoa ket sellet eus e zaou dremeniad. Pa welas ar gwaz, bantet e chomas da zellet outan. Anaveet gantan an ôtrou hag an itron. Ar re-man ive o devoa anaveet ar pôtr.

— « Tevel hag ober » ! eme ar gwaz. Hast affo, pôtr, hon zremen.

Ne oa ket hep abeg e lavare ar gwaz hasta affo : daou archer a ziskenne gra « Toull-ar-C'hirri » hag a zirede war-zu ar porz.

— Daou archer, eme Bilzig en eur boleat.

E zaou dremeniad o devoa gwelet anê.

— Hast affo, pôtr !...

— N'eo ket red d'ec'h kaout aon, ôtrou : ne dizfont ket ac'hanoc'h.

Ha Bilzig a bolee a nerz e gorf.

An archerien war penn ar c'haë a youc'he, tre ma c'hallent :

— Deus aman, pôtr, deus aman !

— Ya, ya, bremaïk ! a lavare Bilzig en eur c'hoarzin. Bremaïk !... Aman ec'h an d'ho lakaat en douar, ôtrou : an trêz a zo kalet. Hastet affo mont da guz e Koad-ar-Zal pe e Koajou-ar-Jaou. An archerien ne vefont ket war ho lerc'h a-rôk eur pennad mat a amzer.

— Dal ! pôtr, eme an ôtrou.

Hag an neus kinniget d'ean eur pez a zaou skoed.

— Kemer, pôtr.

— Ha bennoz Doue d'it, Bilzig ! eme an itron... Va gourc'hemennou da Vadelen.

— « Tevel hag ober » : gant an tri c'hir-ze, pôtr, entre Montroulez, Lannuon ha Gwengamp, e kavi atao skoazell ha repu. Kenavo ha trugare !

An archerien gant Izabel war penn ar c'haë a grie war Bilzig :

— Hast affo ! hast affo !...

Met Bilzig ne oa ket ken presset se : ar mare a oa enep d'ean, ha c'hoant an nevoa ive da lezel an ôtrou hag an itron da ober eur pennad mat a hent a-rôk lakaat an daou archer da redek war o lerc'h. Bilzig forz ne rê eus an archerien : n'an nevoa ket ankouaet an tôliou gwialenn an nevoa tapet war e bensou e-barz sal vras prespital Lokirek evit ar per an nevoa bet tafeet.

— Ha ! ha ! a vousc'hoarze ar pôtr, pep-hini d'e dro !

Poan an neus bet Bilzig o poleat eneb ar mare. Evelkent ec'h erruas e-tal ar chaoser.

— Lammet e-barz ar vag... Mamm Izabel, deut aman, mamm Izabel.

— Marmouz 'zo ac'hanout, eme eun archer, perak n'out ket deut d'hon c'herc'hat ?

— Ya, met hag an daou all ?... Mall a oa gante ive mont en tu all, ha re dost e oan d'ar bord evit dont d'ho kerc'hat.

— Ah ! fe, ya, an daou-ze a oa mall gante mont gant o hent. An archerien, azeet er vag, a zelle piz eus ar vro, eus an henchou, ar wenojennou.

— Daoust da belec'h ec'h int aet ?...

— Klevet am eus anê o kôzeal eus Koad-ar-Zal hag ive eus Koajou-ar-Jaou.

— Ma ?

— Ya sur.

— Pelec'h ec'h ez da lakaat ac'hanomp en ôd ?

— War Roc'h-ar-C'had... Ac'han ne vefet ket pell evit tapout an hent o deus heuliet an daou all.

— Piou int, ma redet evel-se war o lerc'h ? eme Izabel.

— Piou ?... N'ho peus-hu ket klevet hano eus Koatanlem, al laer bras, muntrer al Leo ?... Ma ! eur marc'hadour a Vontroulez a zo bet lac'het war al Leo, digwener diwea. Koatanlem hag e vandenn o deus grêt an tôl... Ha kant skoed an nevo nep hen tizo.

— Hag ar plac'h ?

— Ar plac'h n'ouzer ket piou eo : e wreg ? e zerc'h ?... Anezhi, Koatanlem a vije bet bac'het.

— Tud vat int evelkent : eur pez a zaou skoed am eus bet digante.

E-pad ma oant evel-se o kôzeal, Bilzig a bolee, ha gant ar mare e teuas betek Roc'h-ar-C'had. Diskennet an daou archer war ar garreg. Pell int bet oc'h en em dibaba e-touez ar c'herreg hag ar bejin. Ac'hane beteg ar gourlenn, an daou baour kêz archer o deus bet trawalc'h da ober evit dispega o zreid pounner diouz an trêz lec'hidus, gleb ha gwak.

Bilzig eus ar vag a heuilhe an daou archer.

— Red a vo d'ê redek evit tapout an daou all.

— Nan int ket, m'en assur d'ec'h, mamm Izabel, c'hoaz war ar poent da dapout an daou-ze, ha gwell a ze !

— Gwell a ze ?

— Koatanlem hag e wreg a zo bet mat en kenver Madelen ha me, rak anez han... « Tevel hag ober ». — Ha breman eman o paouez rei d'in eur pez a zaou skoed.

— Ya, met evelkent, a lavare Izabel, eul laer bras ec'h eo hag eur muntrer !

— Ma ! petra fôt d'ec'h !... Hag an archerien n'int ket kalz gwelloc'h. Sonj hoc'h eus, mamm : pa skoent warnon gant o gwalinier er prespital, me n'am oa grêt netra a zroug. Debret em oa eur berenn, gwir eo, met laeret n'am oa ket. Gwaz a ze evite. Nan an-me ket, marvad, da glemm anê evit bea du-hont o pilpazat (1) e trêz gwak.

Izabel ne respontas ket.

Bilzig a gemeras an diou ronv (2), hag, eun nebeud goude, e touarent en porz Lokirek.

— Peoc'h war an traou-ze, Bilzig !

— Ya, ya ! mamm Izabel. « Tevel hag ober ». N'eo ket red d'ec'h kaout aon : ne vin ket tapet diwar-bouez va zeod.

---

(1) *Pilpazat*, piétiner, patauger.

(2) *Ronv*, rame (ivez : *roenv*).

## V

### *Displeg ar vartoloded diwar-benn ar zent koz*

Ar vartoloded, en-dro d'ar weenn dilh, a deue da gôzeal, da brezeg, evel gwechall-goz an dud a skiant vras war an henchou, war leuriou kêr evit diski d'o diskibien an traou burzudus a oa diwanet en o spered pe o devoa diwriennet eus hini ar re all.

Bilzig a vije eno gante, digor-frank e ziouskouarn evel gwechall en ti-nean. Eno e tiske al lavariou fur a ziwane war deod ar vartoloded koz, furnez talvoudek d'ar re yaouank evit ren o buhe eeun.

Eno eta, en-dro d'ar weenn dilh, hon zud a skiant a brezege, eun dudi o c'hlevet.

Eun devez, unan anê a welas Bilzig war ar c'haë o tistrei diouz *ar Gwennili*, hag a lavaras da Zaïg Jelvest :

— Abaoe ma 'c'h a Bilzig ganec'h d'an ôd, eo deut eun tammig war vad. Nan eo ket eur sant, pell ac'hane, nag eun êlig Doue. Evelkent...

— Gras d'ean, eme Saïg, da zont da vea eur gwaz, eur martolod mat.

— Eus ar zent, ha, dreist pep tra, eus ar sentezed, ôtrou Doue, hon diwallit ! eme unan all, leshanvet Petare, pehini an nevoa trawalc'h, ha re, da ober gant e hini, eur zantezig klouar, eur glufan anei, ma oa unan er bourk.

— Klevet 'ta ! eme egile, Olier an Treut. Bea evelkent a zo sent ha sentezed... An ôtrou person, pep sul, er gador-zarmon, a lenn d'emp, ha penn-da-benn, buhe eur Sant pe eur Zantez, grêt gante pinijenn galet war an douar, bet merzeriet, hag a zo aet, hep douetans ebet, war nij, ha war-eeun, d'ar Baradoz.

— Met me a zonj d'in, eme unan all, penôs ive gwechall, ar zent a oa gwelloc'h en kenver an dud eget ma int breman. Gwechall-goz ar zent a rê burzudou kaer meurbed : yac'haat a rênt

an dud klanv, eeuna a rênt ar re gamm pe dort, ar gwel a roent d'ar re dall, ar c'hleved d'ar re vouzar. Ha breman !...

— Droug enne, marvad, eus an dud, eme Bilzig.

Ar pôtr koz a zellas a-dreuz ouz ar pôtr.

— Leaz a zo c'hoaz e beg da fri, marmouz !

— Ar pez a zo gwir, eme Jarlig koz, sant Kirek a wenve hag a ziwrienne ar goanvennou, an darvoedennou, ar gwenaennou; sant Melar a roe nerz d'ar vugale blank; sant Kado a yac'hae ar gouliou, sant Urlo ar remm, sant Kirio ar goriou; santez Rosa a zigase leaz e bronnou dizec'het ar mammou; sant Herbot a wellae al loened, ha Gwerc'hez Itron-Varia ar Jaou a sederae, a sklerijenne ar sperejou klanv gant an displijadur... Ar zent-ze a oa uhel er Baradoz, brudet meurbed war an douar. Ha breman !...

— Breman, pôtr kêz, eme Bipi an Drask, ar zent-ze a zo koueet e kas : maro int marteze !...

— Ho ho ho, maro !... ar zent ne varvont ket, Pipi.

— Ar zent ne varvont ket ? Ma ! perak 'ta neuze chapel sant Melar a zo koueet en he foull ?... Eus chapel santez Rosa aet ar zent gant al laer. Ah ! ah ! ah ! ya, gant al laer !... Ha marvad, ma vijent bet beo ?... Ha chapel ar Jaou ! Panevet an dud yaouank a deu, da ze ar pardon, da zansal en-dro d'ei, pell zo...

— Sant Kado ! fae eo gantan sellet ouz gouliou an dud klanv. Figus, 'm eus aon, eo deut da vea, eme Jarlig koz... Luduenn, c'houi 'oar, gouliou o dislina en e c'houg, teir pe beder gwech, a zo bet gant e vamm beteg e chapel, diarc'hen, e korf e roched, evit goulenn bea yac'haet. Bouar sant Kado : al Luduenn an neus dalc'het e c'houliou. Dislina a reont, dislina a refont... Piou ac'h a da bardon sant Haran ? Piou ?... Den !... Eur pagan, ya, eur pagan an neus prenet ar chapel hag ar feunteun, en pehini eman (goût a ret an dra-ze kouls ha me) bac'het, stlejet dindan gazulgê, an Dukez Anna gant he holl zenzoriou.

— Nan eo ket eun diod ar pagan-ze ! eme Saïg. Hennez a glasko hag a gavo marteze an tenzor.

— N'eo ket krenv a-walc'h ! eme Herve Yann, pehini, sonj hoc'h eus, a oa bet oc'h esa delivra an Dukez. Met, e gwirione,

me 'gred d'in penôs Herve Yann ne oa ket bet beteg ar chapel : spontet eo bet marvad gant eur c'hornandon pe eun teusk bennak war an hent. Met arabad eo d'ec'h lavaret ze d'ean, findaonet !...

— Oh ! ya, evel ma lavar Jarlig, ar zent koz a zo aet o brud e kas. Re neve a zo deut gant an ôtrou person, sent Leonarded : santez Mari-Madelen, santez Mari Ejiptianez, sant Minigourdin, sant Yann dibenn-eost, sant Anton, ha me 'oar ped a re all...

— Sant Anton, oh ! oh !... Hennez, lavaret n'eus forz petra, a zo eur sant mat, tad-koz ar moc'h lart, paeron an ôtrou person, eme Ber Vourel.

— Paeron an ôtrou person ?...

— Ya, ya, Anton eo e hano badeiant.

— Ah ! ah ! Anton !...

Darn a vousc'hoarze.

— Ne oa ket eul Leonard, marvad, an ôtrou sant Anton.

— Me 'ra forz, eme Ber, me 'ra forz eus a belec'h e oa ginidik.

— Eur sant mat meurbed, mat ral, hennez ! eme ar Paluter. Hini all gwelloc'h, tad ar gwadigennou, ar silzig hag ar rost-kandadenn (1).

— Ha n'ankouait ket, mar plich ganec'h, an anduilh ! eme Saïg Fanch Lar, pehini a oa gwall douget d'e gof.

— Ha penôs, a gav d'ec'h, e vefe levene e kalon hon zent koz ? Dilezet int gant an holl : pedenn ebet ne zav beteg enne. Piou a brof d'ê ?... Den !... Na lin, na kudenn neud, na bechenn amann, na vi, na pesk ne ve kinniget d'ê. Hag e fell d'ec'h penôs e teufent, eun devez a vo, da rei skoazell ha dorn d'ec'h en ho poaniou pe en ho trubuilhou ?

Evel-se e komzas ar C'habon Bras, selaouet gant an holl evel eur prezeger, eun den a skiant-vat.

Ha Bilzig hag ar bôtred all a zigore o ginou, evel ginaoueien ma oant, dirak eun hevelep prezeger.

— Setu aman, emean, sant Kirek, patron hon farroz ! Hen

---

(1) *Rost-kandadenn*, fibres du lard dont on a extrait la graisse qui fait le saindoux.

eo an hini a ziazeas hon iliz kenta, chapel e leandi. Gwechall e yac'hae ar goanvennou, neketa ? N'ho poa nemet lakaat war ho koanvenn eun tamm koad brein bruzunet, diframmet diouz e skeudenn ha lavaret pemp gwech *Hon tad pehini a zo en nenv* ha *Ni ho salud, Mari,* an de war-lerc'h gwenvet ar goanvenn. Ar merc'hed yaouank ive, ar re o dije c'hoant dimei...

— Holl ! eme Jarlig koz, holl !...

— ... n'o devoa nemet sika d'ean eur spilhenn en e droad dehou evit bea sur da zimei er blâ... Abaoe ma eo bet, ar paour kêz sant Kirek, disprizet gant e vugale, abaoe m'o deus ar re-man tennet o zad diouz o iliz, evit lakaat war e dron sant Jakez, abaoe ez eo en em zistroet a-grenn diouzomp, ha, kaer ho po pega war ho koanvennou, ho kwenaennou pe ho tarvoedennou koad brein bruzunet e skeudenn, vad ebet ne raïo d'ec'h an tred-ze.

— Gwir eo, eme Erwan an Intanv, gwir eo. Eiz devez zo em eus lakaet eur vruzunenn eus an tred-ze war ar goanvenn a verve war biz bihan va zroad klei, abaoe n'on ket evit herzel, n'on ket evit pad ganti : an tan ru a zo e-barz.

— Ar gwir a zo gant ar Zant, Erwan, a lavaras d'ean ar C'habon; ar gwir a zo gantan, ar gaou ganit. Goap a rês outan, Erwan. Fabrik sant Jakez ne oas-te ket warlene ? E-pad eur blâ out bet o kestal evitan arc'hant, neud, bleud, greun, kig. Hag ec'h out souezet, ma zo droug e sant Kirek ?... Ma ! petra ec'h eus-te profet d'ean ?... Ar gaou ganit, Erwan !

— Oh ! eme an Dalaren, sant Efflam nan eo ket kalz gwelloc'h. Pa ve taolet d'ean spilhou en e feunteun, e lavar, e lavare d'ar merc'hed yaouank e timezfent evit ar blâ... Ma ! eun devez e oamp aet hon daou, Soazig va c'henitervez, ha me, da gaout sant Efflam. Heman a ziskleria d'ei, sklêr evel an de, gant ar spilhou, penôs e timezfe. Soazig laouen o tont d'ar gêr. Triouec'h vlâ a zo abaoe ! triouec'h vlâ !... Plac'h yaouank eo atao Soazig.

— Plac'h yaouank !... Plac'h yaouank koz viret ! a c'hrozmolas unan bennak.

— Ha breman e ra al lez d'an êle a zo en iliz. Koant meurbed int an êle-ze, ha, dreist-holl, ar re a zo a-us d'an aoter vras, livet

en aour, displeget gante o diouaskell evel ma vijent o nijal a-dreuz ar Baradoz. Seblantout a ra d'ei, marvad, ec'h aio gante war o diouaskell, luskellet gante, goustadik, a-dreuz an oabl, betek dor an Nenvou ! Diod-nay eo deut da vea gant an êle-ze... Oh ! ma karje sant Efflam bea bet roet d'ei eur pried, Soazig a vije bet eur vamm vat, eur wreg a urz hag a zoare. Ha breman ?... breman e troio gant he êle.

— Gwechall ive, eme Lomm an Dibreder, an êle a deue da vale war an douar : dont a rênt evit rei sikour d'an dud en poan hag en doan. Disul diwea, an ôtrou person, er gador-zarmon, a gontas d'emp kôz Tobi. Eun êl madelezus a henchas anean e-pad e veach du-ze pell, pell. E fe, avad, pelec'h ? Ankouaet am eus pelec'h, met nan eus forz pelec'h. Ar pez a zo anat ha sklêr, eun êl a ziskennas deus an nenv evit e vleina, e hencha beteg ar gêr... Ha pegen kunv ive a oa an êlig a deuas, eus peurz an Otrou Doue, da gaout ar Werc'hez Vari, evit diskleria d'ei penôs e oa bet dibabet, e-touez an holl verc'hed yaouank all, evit bea mamm d'ar Mabig Jezuz... Hag an hini a oa bet lakaet gant Doue e toull dor ar Baradoz, evit he zifenn enep Adam hag Eva, eur c'hleze lugernus en e zorn. Paour kêz Adam, oh ! ya, setu unan all ha na oa ket lemm e spered. Koll e Varadoz evit eun tammig aval trenk, put marteze !!...

— He ! he ! eme Jarlig koz, an aval, marteze, ne oa ket ken trenk-ze, marteze blazet mat da staon hon zad-koz.

Ha Jarlig a lipe e vuzell gant e deod.

— M'an nije bet kollet ar Baradoz evitan e-unan c'hoaz !... Met koll anean evit e holl vugale !

— Ma ! ma ! petra a lavarin-me d'ec'h, eme Laou ar Gallou. An traou-ze a zo diês ral da zibuni, ha gwelloc'h eo, marvad, furoc'h, chom hep heskina en hon empenn mennoziou ken pounner.

— Berr-welet omp war ar skianchou-ze, a lavaras Laou Vihan.

— Berr-welet ! a c'hrozmolas Pipi an Trêz. Berr-welet ! berrwelet !...

— Traou diês da wenta, eme Saïg, diês ral...

— Ma ! ma ! ro tan d'emp, eme Fiakr an Teo, greomp peb

a gornedad. Red eo d'emp divogedi hon spered, skuba ar boultrenn hag ar pailhorou (1), koueet war leur-di hon empenn eus a gemend-all a skiant hag a furnez.

Ha Jarlig a dennas eus e c'hodell e voest tont, an direnn hag ar mean-tan.

Chachadeg war an duellennou, hag ar moged butun a zilas entre muzellou ar fumerien. Sioul ar brezegerien. Pep-hini a chache, a grainche. Divogedi a rê ar c'herniel... Sioul an dud a skiant, skuiz da vea malet gant o mennoziou o empennou grognonek (2).

— Da... dao... daoust hag ar zent..., a visteodas Lellig an Touz, e... e... barz ar Baradoz, a deu, evel ma omp-ni, bo... bo... bodennet dindan o... o... o... o gweenn dilh, e... evit tremen an amzer, da fumi, da chikat, da virbilhat ha da bre... bre... brezegi, pa... pa... pa ve divalo an amzer, pa... pa na c'heller ket mont d'an... d'an ôd ?

Bilzig en eur c'hoarzin :

— Evel just, Lellig.

Komzou Lellig a goueas war ar vartoloded koz evel eur vantell a yeniénn bouk ha du. Lavaret ho pije penôs komzou divaoue Lellig o devoa kropet, skornet d'ê o empenn. Den ne rannas gir, den ne vousc'hoarzas, den ne finvas...

Bilzig ar c'henta a dorras ar blanedenn :

— Da bed heur ar gourlenn warc'hoaz, Saïg ?

Ha pep-hini dihunet a sikas e gorn en e c'hodell. Hag hon zud fur, dindan brumenn an abardae, an eil war-lerc'h egile, krommet, o daouarn gante en o godellou, ac'h ês d'ar gêr, war o fouez, goustadik, dem-zerret o daoulagad, skuiz o fenn da vea douget e-pad keit amzer mennoziou ken boull ha ken goullo.

---

(1) *Pailhorou,* balayures.

(2) *Grognonek,* rempli de petites pelotes.

## VI

### *Bilzig ha Yann e benn e-unan*

Mareou bras ha brao an amzer anei, ar besketerien en o bagou bihan ac'h ê da veskla ha da ormela war gerigi Porz Biliek — Roc'h Louet, Penn-Ogès, Gouliart, Roc'h Krenn, Roc'h Ledan hag an Arar — gante peb a grog ormela, hag en pep bag eur walenn grog evit furchal ar c'haviou. Ar re n'o devoa bag ebet ac'h ê war droad war gerigi an daze.

Saïg Jelvest hag e vous Bilzig ac'h ê peurvuia da ober eun dro d'an ôd, hag end-eeun e-pad ar c'horaïz. Dastum a rênt meskl bras, boutegadou, hag ormel, hag Izabel ac'h ê d'o gwerza. E-pad ar c'horaïz ar meskl kaer-ze a vije mall warne.

Ar wech-man, Saïg Jelvest — tud diavêz gantan oc'h ober douar patatez — a oa red d'ean chom er gêr, ne oa ket evit dilezel e di.

Poan-galon da Vilzig : chom hep mont d'an ôd evit ar mare bras, na pebez pinijenn ! Hini ebet kaletoc'h.

— Mar karet, Saïg, va breur Yannig hag ho mab Fieg ha me, mar karet, Saïg, ac'h efomp hon zri. An daou vihan a ronvo, me a boleo hag a levio. Brao an amzer.

— Eun tammig houl a zo, pôtr, ha gant al lano ar mor a rustaio.

— Brao eo, Saïg. Ar bagou all, gwelit anê, a zo o vont.

— Ma ! it eta ho tri. Te 'levio. It war Roc'h Krenn, lakit ar vag en morlenn ar garreg : eno e vo brao ral, daoust pegen rust e teuio ar mor da vea. Ac'hane e teufet atao d'ar gêr gant ar mare.

— Trugare, Saïg.

— Evez, Bilzig ! Evez, pôtr !... Ha te 'oar, arabad koll an nord !

— Ya, ya, Saïg.

An daou vihan a lammas er vag, an touilhejou (1) a zo en o zoullou, an teir ronv a zo er vag. Saïg ha Bilzig a zo aet da gerc'hat ar c'hreier ormela, eur walenn grog, daou vouteg evit lakaat ar meskl hag an ormel, ha Bilzig n'an neus ket ankouaet peb a skolpennad bara segal gant eun troc'had tamm kig-sall. Saïg a voutas ar vag; ar ronviou a zo armet.

— Alo ! souk, pôtred ! eme Saïg d'an daou vihan. Ha te, Bilzig, evez... evez, pôtr !

Saïg a chomas war penn ar chaoser da zellet eus e vag vihan hag he laz.

— Eul laz ! Tri damm koz kanfart !... Kalz a vagou a vo ermêz : brao eo an amzer; eun tamm houl a zo, met n'eus ket eur pekad avel.

Gant ar mare tre (2), hon zri ganfart n'int ket bet pell o treuzi Porz Biliek. Ar vag a zo staget, amarret er vorlenn, plên ar mor enni evel en eul lenn.

Hag an tri bôtr da veskla ha da ormela. Bilzig gant e walenn grog ac'h ês da furchal ar c'haviou a anavee, hag a dennas eus unan anê eun tamm foeltrenn pez legestr. Eun tammig pelloc'h e kavas eur c'hao all, en pehini eur ziliенn goz du he devoa grêt he ziegez. Poan an neus bet ganti : evelkent e teuas a-benn anei. E-pad an amzer-ze, an daou all o devoa leuniet eur bouteg a veskl. Hag o zri d'an izelvor da glask ormel.

Grêt eo gante o marevez, eur varevez mat. Skuiz ar bôtred, ha naon d'ê. Hag int war beg Roc'h Krenn da ziskuiza ha da zebri o bara kig.

Azeet en heol tomm, e sellent en-dro d'ê. Ar bagou all a oa aet, homan da C'houliart, eben da Roc'h Ledan, darn d'an Arar Bihan, darn all d'an Arar Bras. Bilzig ive a zelle en-dro d'ean. Gant al lano an houl a greske, an tôliou-mor a zifarlee war bennou ar gerigi. Ha piz ar pôtr a zelle dre belec'h e tremenje gant e vag a-dreuz Porz Biliek.

---

(1) *Touilhed* (pl. *touilhejou*), tollet pour ramer.

(2) *Mare tre*, jusant.

— Groz eo ar mor, pôtred, groz eo ar mor.

Hag o zri, o fesketerez lakaet er vag, a deuas war beg uhella ar roc'h, henvel eus teir vran-vor pe eus teir marc'harid-goughir. Bag ebet ne welont o tont d'ar gêr.

— Eo, eme Yannig, setu unan o tifluka eus gourlaouenn (1) Roc'h-Ledan.

— Bag Yann e benn e-unan, a lavaras Bilzig, al laer koz !

— Oulierig a zo gant e dad ? a c'houlennas Fieg.

— Ya, ya, gant e dad eman.

Yann e benn e-unan a oa bet evel-se leshanvet gant e gonsorted, abalamour d'e imor. Abaoe maro e wreg (Doue d'he fardono !) e oa deut da vea evel divaoue. Ral e vije gwelet anean gant eur pesketer bennak. Ral e vije klevet anean o kòzeal nemet eus ar plac'h koz a zalc'he e diegez hag eus e bôtr Oulierig. N'eus forz petra an nije grêt evit ober plijadur d'e vabig Oulier. Hag e-pad an hanv, pa vije brao an amzer, Yann a gase gantan d'an ôd e bôtr bihan. O daou evel-se e tremenent an amzer an eil gant egile. Yann an nevoa eur vag, hanvet *an Deureugenn,* eur vag du, pounner, koz douar : ar vartoloded a lavare penôs e oa brein-put. Ma ! gant ar vag-ze, Yann a vije atao er-mêz, noz-de. Kevell, higennou a lakae, hag, abret eus ar beure ha diweat eus an noz, Yann a vije war ar mor. Evel just, Yann peurvuia a rê pesketerez vat, hag ar besketerien all gourvennek (2). Ha, pa gollent kavell, oring (3), pe kordenn, kablus Yann : Yann an nevoa hep mar ebet laeret anê. Ne oa ket diês d'ean, a lavare an holl, tapout pesked diwar goust ar re all. Hag evel-se a-nebeudou ar besketerien a bellae diouz o c'honsort; sellet a-dreuz outan a rênt. Ha pa vije aet eur c'havell bennak d'ar gourlenn, pe gollet gant an amzer fall, atao e vije tamallet da Yann; Yann, a dra zur, an nevoa laeret anean. Laer ! laer !... Ha koulskoude ! koulskoude !

(1) *Gourlaouenn*, une avancée, rocher en avant d'un plateau de rochers ou d'un grand rocher, qui le précède, qui l'annonce.

(2) *Gourvennek*, jaloux, envieux.

(3) *Oring* (pe : *orin*), corde qui relie le casier à la bouée qui indique son emplacement.

ya. Piou a oa ken leal hag hen ? Ha piou furoc'h, eeunoc'h hag hen ?... Evel-se e ve kollet e vrud gant ar paour kêz den.

Adalek m'an nevoa gwelet Bilzig *an Deureugenn :*

— Al laer-ze ! a demgomze ar pôtr. Al laer-ze !

Eun eiz de bennak a-rôk, Saïg an nevoa kollet daou gavell war bazennou er-mêz da Roc'h Ledan. Ha Bilzig evel just a damalle anê da Yann :

— Al laer-ze !

Goustad, goustadik, *an Deureugenn* a dostae ouz Roc'h Krenn. Oulierig a chache war eur ronv, Yann a ronve gant e zorn dehou hag a levie gant e zorn klei.

Bilzig, war beg ar garreg gant an daou ganfart all, a wele ar vag o tont etrezeg enne.

— Al laer-ze ! a c'hrozmole ar mous.

Erru ar vag en o c'hichen.

— *Teureugenn* goz... Ampoezon... Hag he c'habiten ?... He ! he ! sell eus al laer... Laer koz !... Piou an neus laeret hon c'hevell, ar sizun all ?...

— N'eo ket me, pôtr.

— Bilzig, marmouz fall !... Bilzig, bastard ! a grias warnan Oulierig. Bilzig, Zilzig !...

Ha Bilzig droug ennan.

Bilzig hag an daou all a ouie mat penôs *an Deureugenn* ne oa ket evit dont e morlenn ar roc'h : re vras ha re bounner e oa. Anez da ze...

— Ha c'houi laeron... laeron !...

Hag int o tistaga meskl ha da deuler anê gant Oulierig hag e dad. Ar meskl a frone en-dro d'ar vag, darn a gouee enni : an daou vartolod n'o deus ket bet a zroug. Ar meskl ac'h ê en-dro evelkent gant youc'hadennou an tri goz kanfart fall war beg ar roc'h.

Ma vije bet Yann e benn e-unan evit diskenn war Roc'h Ledan, marvad Bilzig hag e zaou vartolod o dije bet klevet kana gwerz ar skouarnajou, ha marteze eun draïg bennak all c'hoaz ouspenn.

— Me a dizo ac'hanout, Bilzig, me az tizo, Bilzig ! a grias warnan Yann. Me a baeo d'it da veskl, marmouz fall, mic'hiek !

Hag ar vag ac'h ê atao gant ar mare ha gant an diou ronv etrezek Roc'h Louet — homan, hanter c'holoet gant an tarziou mor. Ar gerigi-ze a zo, an darnvuia anê, kompez meurbed. War Roc'h Louet hepken eur penn sounn a zav a-us ar bladenn (1).

Bilzig hag an daou gefeleg all a oa eta war beg ar Roc'h Krenn o c'hortoz ar mor da zevel. Lano mat a oa d'ar c'houlz-ze. Ar mor a rustae, ha ne oa ket hep eun tammig serr-galon ma selle Bilzig etrezek Beg ar C'hastell. Bremaïk Porz Biliek ne vo nemet eun tarch mor, hag ar c'herreg, o begou hepken gourizet gant inoenn wenn, pep-hini anê dispartiet gant kanoliou, e-lec'h ma na frege ket an tôliou-mor. Setu an hent. Abalamour da ze, Bilzig a zelle ken piz eus an hent a dlee da heuilh betek Beg ar C'hastell. Gortoz eur vag all evit mont war he lerc'h !...

Keit ha ma oa evel-se toutek ha preder, hag hen o welet *an Deureugenn,* pa oa o tremen dirak pladenn vras Roc'h Louet, tapet ha paket gant eun tôl-mor, ha taolet war ar garreg : re dost e oa deut eus ar garreg.

— Ac'han ! ac'han ! en em denn alese breman, laer koz ! a lavaras Bilzig. Tapet out, han, laer !...

Ar vag gant pep lamm a zav war ar garreg : kreuvet *an Deureugenn.* Yann hag e vab o deus gallet sevel war beg ar roc'h, ha da grial forz o buhe.

Diwar an ôd ne oad ket evit kas d'ê sikour : an tôliou-mor a frege re rust war ar c'herreg. Neb an nije esaët sikour anê a vije bet brevet e izili kent kuitaat ar bord. Ar besketerien a oa en daze en em zastume war ar gerigi ar re dosta eus *an Deureugenn.*

Hag an daou baour kêz war o beg garreg a grie, a grie, hag an tôliou-mor a strinke o inoenn warne.

— Alo ! pôtred, er vag vihan ! eme Bilzig d'an daou all, ha buan ha buan...

An eor er vag.

---

(1) *Eur bladenn,* une roche plate.

— Bec'h d'ei ! souk, pôtred !...

Bilzig, azeet war ar bank a-drenv a bolee hag a levie ar vag er c'hanoliou enk ha striz en pere ne frege ket ar mor. Hag en-dro d'ê, evel mogeriou, e save ar wagennou.

— Evez ! evez ! a lavare Bilzig d'e zaou vartolod... Goustad, goustadik, te, Yannig... Alo ! pouez war da ronv, Fieg !... Evez ! evez !... Alo ! breman soukomp, pôtred !... Bec'h d'ei !...

Hag ar vag a-dreuz an tôliou-mor ac'h ê etrezeg *an Deureugenn.*

War an ôd an dud holl unanet a heuilhe ar vagig vihan, henchet gant tri vugel, e-kreiz eur mor rust ha dirollet.

Yann e benn e-unan an neus ive o gwelet. En-dro d'ean hag e bôtr an tôliou-mor a darz, strinka a reont beteg enne. *An Deureugenn* en em zizilh. Abarz nebeud e fregfont warne, ha neuze, neuze, evite n'an neus nemet ar maro. Yann, a-drenv ar garreg, e bôtr entre e ziouhar, a ziwalle anean ouz an tôliou a frege warnan.

— Hast affo, Bilzig ! a grie warnan ar paour kêz tad. Hast affo !

— Alo ! souket, pôtred !...

Diwisket o devoa o forpanchou. Gleb o roched war o c'hein.

— Souket, pôtred !... Souk !...

Hag ar c'houezenn a ziruilhe diwar o zal en o daoulagad.

— Souk ! souk !...

Hag an tri vugel a chache a nerz o c'horf war ar ronviou.

— Souk !...

Diwar an ôd e teue ive beteg enne kriadennou ar re a oa eno mesket gant re an daou baour kêz maleürus.

Hag ar mor a zav, a zav; an tôliou-mor a freg war ar beg garreg, war behini o deus klasket repu, ha pep tôl, a-benn an nebeutan, a c'holoio anê.

Red da Vilzig mont da ober an dro dindan avel : ar mor eno a zo doun : dre eno e tostaio eus an daou bunse. *An Deureugenn*, dizilhet gant pep tôl-mor, a zav he zammou diframmet war ar

beg garreg hag a ro d'ê c'hoaz en he angoni eun tammig skoazell a-rôk mervel. Eno emaint o zri : unan maro, an daou all ?...

Bilzig a zo dirag ar beg garreg.

— Kê da boleat, te, Yannig, hag evez, evez, pa lavaran d'it !

Ha tôliou-mor a freg en-dro d'ê : golo a reont pep gwech an tad hag e vugel. Red eo o sikour pe ec'h eont da vea didroadet gant al lamm pe friket war ar garreg.

— Diwallet, Yann ! a grias Bilzig. Ec'h an da deuler an eor d'ec'h... mar gallet e dapout.

— An nord !... Arabad koll an nord !... a gleve Bilzig en e skouarn.

— Pole, pôtr, pole, Yannig... Azez aze en fonz ar vag, te, Fieg... Pole !... An tôl bras 'zo tremenet... Pole, pôtr, goustad, goustad...

Ho ! hag e taol an eor war ar garreg.

Eun tôl-mor a freg war diarog ar vag, hag a c'holo anei a zour hag a inoenn. Skanv ar vag, hanter leuniet evelkent an neus anei. Kilet he deus gant an tôl-mor, ken eo bet darbet d'ei mont e-barz, dre e diadre.

Eus a-ziwar an ôd, e savas eur griadenn spontus :

— Kollet int ! kollet int !... Pevar bugel hag eur gwaz !...

Ha deus pep kalon e savas eun huanadenn a frealzidigez, pa eo bet gwelet ar vag c'hoaz war c'houre an dour.

— Karget eo a zour ! a lavaras unan bennak.

Bilzig a lavaras d'an daou bôtr :

— Dour er-mêz, pôtred !... Gant ho poutou !...

Hag hen a grogas er bouteg leun a veskl hag hen ziskargas er mor. Sellet a eure eus Yann hag eus Oulierig, o daou war o c'harreg, o krial, goloet gant pep tôl-mor.

— Alo ! alo ! an ormel ive er-mêz !... Taolit dour er-mêz, ha buan ha buan !

Bilzig a deuas war diarog ar vag, ha chacha a rês goustadik war e bos (1) : an eor a oa krog mat er garreg.

(1) *Bos*, corde qui attache l'ancre au bateau.

— Koll a rafomp hon eor ! a vousgomzas ar pôtr. N'eus forz, n'eus forz !

Goustad e chach war ar bos.

— Evez, evez Yann !... Evez, pa vo tremenet an nogejou (1)... evez, evez !

An tôliou-mor a freg war beg ar garreg hag a c'holo pep gwech an tad hag e vab.

Pa deu eun tôl-mor re vras, Bilzig a leusk e bos gant ar vag, ha goude e chach adarre warni.

— Evez, evez, Yann !... evez, Yann !

Houp ! houp ! chacha 'ra a dôl (2) war ar bos : diarog ar vag a zo war ar garreg. Yann a laka e vab er vag vihan. Hen n'eus ket bet amzer da lammet e-barz. An tôl-mor a freg...

Eus an ôd e sav eur griadenn.

Kregi a ra Yann en he listenn ha bouta an neus grêt ar vag. An tôl-mor a freg war ar vag vihan, met skanv ec'h a, distag eus ar garreg. Ar vugale a zo goloet a zour; leuniet eo adarre ar vagig, evelkent e chom c'hoaz war c'houre... Met Yann ne c'hall ket sevel enni.

— Dour er-mêz ! dour er-mêz !... pe ec'h afomp d'ar fonz !

Oulierig a gren, astennet er vag. Bilzig a rank lakaat eur gordenn dindan diou gazel Yann, evit hen delc'her a-hed ar vag.

Nebeud goude, gant sikour ar pôtr, an neus gallet sevel er vag. Hag ar paour kêz tad a goueas ive e fonz ar vag, dinerzet. Troc'het gant Bilzig ar bos, kollet an eor : n'eus forz, eur wech all e teufer d'o c'hlask.

— Ar ronviou, pôtred !

Gleb e oant, gleb-dour-teil. Hag e miz meurz ne ve ket tomm an amzer. An daou vugel a grene gant an aoned hag an aon. Oulierig en fonz, war barlenn e dad, a grene ken a strake e zent en e c'hinou.

---

(1) *An nogejou*, les grands coups de mer qui se soulèvent tous les neuf coups.

(2) *A dôl*, d'un coup brusque.

— Ronvet, pôtred, hag e tommo d'ec'h ! a lavare Bilzig.

Hen, war diadre ar vag a bolee a nerz e gorf, hag a vleine ar vag vihan a-dreuz kerigi traïtour Porz Biliek.

Tremenet gante Penn-Ogès : savetaet int !

— Breman, pa eo tomm d'emp, kemeret ar ronv, Yann, ha poleet... Oulierig a ronvo ive... Alo ! alo ! Oulierig, sav, pôtr... sav alese !...

Met ar pôtr a grene ha ne oa ket evit finval na dorn na troad.

— Sav, pôtr, sav... deus da ronvat !

Tremenet Beg ar C'hastell, hag evel-se ec'h errujont e Kraouig an Enez. Eno e oa eur bern tud eus o c'hortoz. Izabel a oa eno hag ive Saïg Jelvest.

Ar vag vihan a zo lakaet a-benn en ôd. Yann hag e vab a zo bet douget d'ar gêr buan ha buan. Flip a zo bet roet d'ê. Lakaet en o gwele, poan a zo bet o tomma anê.

Bilzig er mor beteg e zaoulin a zalc'he ar vag da Saïg Jelvest. An daou bôtr all a oa bet lakaet er-mêz ha kaset d'ar gêr.

— Kollet am eus an eor, Saïg : war Roc'h Louet eman.

— Ma ! pôtr.

— Ha troc'het am eus ive eun tamm eus ar bos. Anez da ze e oamp kollet hon femp.

— Ma ! petra 'fôt d'it, pôtr. Pa ve red e ve red. Met arabad, te 'oar, koll an nord, han, pôtr !

— Oh ! ya, Saïg. Sonj am eus bet.

Neuze e teuas da gavout e vamm.

— Kollet hon marevez, mamm Izabel. Kollet hon meskl hag hon ormel : taolet am eus anê er mor. Eur ziliennhag eul legestr a jom.

Izabel a dapas krog e penn he mab, hag, en eur ouela, e roas d'ean eur pok start war e ziouchod.

— Mamm Izabel !

— Deus ganemp d'ar gêr, Bilzig.

— Ket, red eo d'in kas ar vag d'ar porz.

— Met gleb-dour-teil out !... Hast affo, ha deus buan d'ar gêr. Soubenn domm a vo war an tan eus da c'hortoz.

Bilzig a zistroas d'ar vag.

— Saïg, emean, miret am eus d'ec'h lod ar vag. Setu aze dindan ar vregach eul legestr : d'ec'h eo; lod ho pag ha lod Fieg. Ha du-hont war an a-rôg a zo eur zilienn.

Saïg, hep ober van a netra, a zavas an tamm koad, hag a welas en dour eul legestr.

— D'ec'h eo, Saïg.

— Ma ! trugare d'it, Bilzig.

Hag o daou gant ar mare hag an tôliou-mor int deut goustad er porz. Saïg gant e legestr ac'h ês d'ar gêr, ha Bilzig, gant e zaou vouteg goullo hag e zilienn, toutek a antreas e ti Izabel. Gwisket an neus dilhad sec'h ha fresk. Eur skudellad soubenn al leaz tomm a oa war an daol eus e c'hortoz.

— Penôs e oa erruet an tôl, Yannig an neus hen kontet d'emp, eme Izabel.

Nebeud goude, Bilzig a welas e gabiten, Saïg Jelvest, oc'h antren en ti.

— Ac'hanta ! ac'hanta ! ha va daou vartolod ?... Bet on, eme Saïg, o kas al legestr d'ar maner : eiz real am eus bet evitan.

— Eiz real ! Saïg, gwell a ze ! gwell a ze evidoc'h.

— Evidon-me, a respontas Saïg, evidon-me... marteze. Piou an neus e c'honeet ?... Evidoc'h, Izabel, evidoc'h, evit va mous pehini n'an neus ket kollet an nord. Ha koulskoude !... Eur gwaz, pa lavaran d'ec'h, Izabel !... Eur gwaz, han, Bilzig !

Hen gant e vanch a sec'has e vuzellou glebiet gant e chik.

— Warc'hoaz, pôtr, ma ve brao an amzer, ec'h afomp da glask an eor.

— Ya, ya, Saïg.

— Ha, evelkent, ma na zebret ket ar zilienn en he fez, marvad a rofet d'in eun tamm anei evit tafea..., lodenn Fieg.

— Kaset anei ganec'h, Saïg, kaset anei ganec'h !

— Eun tamm, Izabel, eun tamm... lod Fieg.

Saïg an neus bet an hanter eus ar zilienn.

Ha pep-hini, goude eun devez ken trubuilhet, ac'h ês d'e wele, evurus evelkent eus e zevez.

An de war-lerc'h, Yann e benn e-unan a deuas gant e vab d'a di Izabel.

— Bennoz Doue d'it, Bilzig !

— N'eo ket ze ho poa prometet d'in, Yann ? a lavare Bilzig en eur c'hoarzin.

— Ac'han ! ac'han ! a lavaras Yann gant eur mousc'hoarz a velkoni, Bilzig, met ar gwir ne oa ket ganit, pôtr.

— Hen goût a ran, Yann. Absolvenn, Yann !

Gant Yann eo bet a-hed an ôd evit punseal e ronviou, e wern hag ar pez an nevoa distaolet ar mor eus ar paour kêz *Teureugenn*.

Pep-hini an nevoa bet truc eus stad ar pesketer. Eur gest a zo bet grêt er bourk ha war ar mêz. An ôtrou kont, an ôtrou person, an ôtrou kure o deus roet peb a damm mat a arc'hant : trawalc'h a zo bet dastumet evit ober eur vag neve da Yann.

Ha breman, a-rôk echui ar burzud-man grêt gant Bilzig, eo red d'in lavaret c'hoaz penôs, an de war-lerc'h, Saïg ha Bilzig ac'h ês da glask eor ar vag. Bagou all ac'h ês d'o ambroug : n'int ket bet pell o kavout an eor. Grêt gante o marevez, leuniet ar boutegou a veskl hag a ormel : pinvidigez ha levene en ti Izabel.

Ha Bilzig a zavas n'ouzon ket ped troatad en istim e genvroïz. Ne oa ken breman ar marmouz fall, an ampoezon, ar mic'hiek, pehini a vije en disfi d'an holl. Ne oa ket deut da vea eur sant. nann ! Kilhenn, goaper a oa atao, met ar c'hreunenn vat gweennig a oa deut da vea. Punse *an Deureugenn* an nevoa diskouezet d'an holl petore den e teuio Bilzig da vea.

## VII

### *Eured Janedig*

Janedig a oa merc'h brigadier ar valtouterien, eur plac'hig koant a ugent vlâ. Eur vent vrao a blac'h anei, eur c'hlazardenn, sklêr he lagad, du he bleo. Ar brud a rede penôs he devoa eur pennad bleo hag a gouee d'ei betek pennou he daoulin. Reuz ha stad enni, klevet 'ta, merc'h eur briz-ôtrou, eun dimezell e-touez merc'hed all ar bourk, hag end-eeun, abaoe ma oa bet en kêr, eur pennadig, o tiski ar vicher a gemenerez. Pa lavaran d'ec'h, eur plac'hig koant, eun tammig skanv he fenn, herve m'eman ar c'hiz gant ar merc'hedou yaouank.

Abaoe he fask diwea, darempredet e oa bet gant eur martolod eus he oad, Erwanig e hano. Ha dre ar bourk e oa bet ar gôz e tleent dimei en distro ar pôtr eus e veaj mor ar Su. Siouaz ! Erwanig, mar plije da Janedig, deut mat ne oa ket na d'an tad na d'ar vamm.

— Eur martolod, a c'hrozmole ar brigadier, eun den a netra !

— Eur martolod ! a ragache ar vamm : gwreg eur martolod, gwreg a zisplijadur. Frita paourente ne ri ken, paour kêz, gant da Erwanig !

— Ha gant eun druilhad bugale a-zistribilh eus da zavanjer ! a adlavare an tad. Eur maltoutier, ya, eur maltoutier, brigadier marteze e teuio da vea, met eur martolod !... 'Gôze ket d'in eus eur martolod !

— Eur martolod, Salver Jezuz ! a jale ar vamm.

Hag aliesoc'h eget bemde, Janedig a gleve ar memes pater. Ma vije bet Erwan er gêr, enebi a dra zur he dije bet grèt, met pell a oa he Erwanig. Sellet a rê, eur wech an amzer, eus ar walenn arc'hant a oa war he biz. Siouaz ! kalon eur plac'hig koant, daoust hag-en a zo evit trec'hi war youl rust eun tad, pe war

birbilherezou (1) kasus eur vamm ? Chalet, chalet ne oa ket ive Janedig — red eo hen anzav — da frita paourente, war oaled ar briadelez, gant eun druilhad bugale mic'hiek peg eus he c'hazekenn (2). Ne falvee ket d'ei kennebeut bea henvel eus homan pe honnez, gwrage yaouank c'hoaz, pere a wele flastret, goenvet gant an dienez hag an displijadur.

Karout a rê he Erwanig, ya... Evelkent, evelkent !... Eur maltoutier ? Hi, Janedig, gwreg eur maltoutier ?... C'hoantek ne oa ket da vea gwreg eur maltoutier : ne garie ket ar valtouterien. Abalamour da betra ? Ya, abalamour da betra Janedig a rê faë war eur maltoutier ? Kalonig eur plac'h yaouank a zo diês ral da zisplega hag alïes he holl youl vat n'eo ket evit hen skleri-jenna. Ar galon, an neus skrivet eun den brudet meurbed, an neus mennoziou kuzet pell diouz gwel ar skiant vat.

Ha koulskoude, plac'h yaouank koz viret ne chomo ket, nann, ah ! nann !... Plac'h yaouank koz viret ne vo ket : ne fell ket d'ei, henvel eus he moereb, c'hoar he mamm, tintin Katell, dize-c'ha war droad gant ar c'heun hag an erez.

Re figus e oa bet tintin Katell, ha breman, eman en iliz o ruza he inou, o tijaba paterou a-hed an de, o krignat treid ar zent hag ar sentezed evit goulenn digante ar c'hras da gaout da vihana eur gwaz... er Baradoz.

Nann ! nann ! plac'h yaouank koz viret ne vo ket. Ma na zime ket d'he Erwanig... ac'hanta ! en fe... Met marteze e roio he zad e ôtre !... Ya, met n'hen roïo ket, hen goût a ra, he zad ne blego ket e imor...

Na c'houi, lenner pe lennerez aketus a zo, a vefe evit divinout penôs e troio ar gôz-man ?... Gant piou, e kav d'eoc'h, e timeo Janedig ?... Gant Erwan ?... Gant eur maltoutier ?... Marvad c'houi ne ret ket a forz gant piou. Ma ! war va fe, me ne ran ket ive gant piou, ha koulskoude, me 'oar, ya, goût a ouzon, goût

---

(1) *Birbilherezou kasus,* bavardages.

(2) *Kazekenn,* jupon de tous les jours de nos paysannes.

a ran, a dra zur, penôs ne vo na gant an eil na gant egile. Gant piou eta ? Selaouit, hag e klevfet pe e lennfet.

*
**

Janedig eta, evel m'am eus d'ec'h lavaret eun tammig uhelloc'h, a oa bet en kêr o peurdiski he micher, met n'eo ket ar boan d'ec'h kredi penôs Janedig he devoa disket ar vicher a gemenerez, evit mont bemde war devez, eus an eil ti d'egile. Merc'h brigadier ar valtouterien kemenerez war devez !...

Evelkent e-pad an hanv, pa deue itron Tremedern da vaner Kastell-Brechou, Janedig ac'h ê, diou pe deir gwech ar zizun, d'ar c'hastell evit diski d'an dimezell yaouank gwriat, ferra, broda, ober dantelez. Janedig stad enni : mont d'ar maner, kôzeal gant an itron, c'hoarzin gant an dimezell, labourat war danvez pinvidik, mezer talvoudus, zei, zatin !... Eur wech pe diou, pep sizun, e vije pedet da leina eus taol an itronezed. Laouen meurbed Janedig : seblantout a rê d'ei penôs e oa bet krouet ha ganet evit bea pinvidik, evit azea eus taol gant ar markizezed, evit debri meujou ôzet gant eur mestr keginer, evit bea servijet en plajou arc'hant gant mitizien aketus, soupl a gorf hag a spered evit ober he holl c'hoantegeziou. Ar zei ive hag ar voulouz a sklerijennfe he liou a c'hlazardenn, ha plegiou hir ha pounner ar mezer arc'hantet a voulfe, dindan he c'horfenn, he ment moan ha mibin. A dra zur, Janedig a oa bet lakaet war c'houre an tamm douarman evit bea enoret evel eun itron a wad uhel, evel gwreg eun denjentil.

Paour kêz Erwanig !... paour kêz maltoutier !...

Eun hanvez, marc'heg Kervarker, an ôtrou Leskorr, a deuas da chom gant e vamm, da vaner koz Kervarker. Ar brud a oa en em skignet penôs an ôtrou marc'heg, fritet gantan e drantell e Roazon pe e Pariz, an nevoa ranket dont da c'houlenn repu digant e vamm ; darn all a lavare penôs ar marc'heg, erru eun tamm en oad, tremenet gantan e hanter-kant vlâ, a oa deut da Gervarker da ziskuiza, evit disterna, evit elbedi an nebeud peadra

a oa manet gantan war-lerc'h ar c'hartou hag ar merc'hed. Gwir pe c'haou ?... An dra-ze ne zell ket kalz ouzomp-ni. Ar pez a oa anat evit an holl, ar marc'heg a oa deut da di e vamm da Gervarker.

Amezeg e oa eta deut da Gastell-Brechou; hag evel amezeg, meur a wech, e teuas d'ar c'hastell da ober eur gweled d'an itron. Ha, ken aliès gwech ha ma teuas d'ar c'hastell, e welas Janedig en e kichen, ha ne oa ket bet pell o c'hoût piou a oa ar plac'hig koant-se. Janedig a vije bet, evit ar marc'heg merc'hetaer, eul lapousig a briz da lakaat en eur gaoued arc'hantet. Ya, met siouaz d'ean, ar marc'heg an nevoa hanter-kant vlâ, Janedig ugent, hag ouspenn-ze eur spered fur ha skiant-vat.

Dont a rê eta ar marc'heg da Gastell-Brechou, e preder gwelet an itron, e gwirione evit gwelet Janedig. Plijout a rê d'ean muioc'h-mui. Ha, pa ziskenne a-wechou d'ar bourk, e vije evit mont d'an ti-gward evit kôzeal gant ar valtouterien, evit dont da vea deut mat d'an ôtrou brigadier. Hag heman, lorc'h ennan, evel just, da vea darempredet gant marc'heg Kervarker. Hag evel-se an ôtrou Leskorr a wele Janedig a-wechou er gêr, a-wechou all er c'hastell. Homan ne oa ket, e tleet va c'hredi, bac'h a spered, pell ac'hane, ha buan he devoa divinet war betore hent an nevoa c'hoant ar marc'heg da vale.

Met eviti, koz douar e oa ar marc'heg. Dirak he Erwanig, dirak sklerder daoulagad glas he Erwanig, petra a dalvee daoulagad hanter-varo ar marc'heg ? E vleo melen, skeudenn eur mintinvez, pegen koant en kenver penn moal an ôtrou... Pa zelle outan, krinet e vin ha dislivet, krommet e ziouskoa dindan ar blâvejou, ive dindan pouez ar vuhe diroll an nevoa renet, e serre he daoulagad; hag he c'halon...

Ya, met an ôtrou marc'heg an nevoa c'hoaz pe an nevo, en-dro d'e vaner, komananchou Keraël, Kerargoaz, Keriziou, daou pe dri vil skoed leve elbedet d'ean gant e vamm, itron goz Trederennaderez Kerangouez. Lavaret a rêd ive penôs he devoa c'hoaz, entre Gwengamp ha Lannuon, peder vereri hag eun toulladig komananchou.

Hag e-pad n'ouzon ket ped nozvez, Janedig ne oa ket bet evit kousket, en eur zonjal en holl draou-ze. Erwanig a oa he muiakaret. Siouaz ! he zad ne roïo ket d'ei e ôtre evit dimei gantan.

— Kaer a po gortoz — an nevoa c'hoaz d'ei adlavaret an devez all ar brigadier — kaer a po gortoz, va ôtre ne po ket. Dimei gant Erwanig ne ri ket : va merc'h ne vo ket gwreg eur martolod !

Rankout a raïo eta dimei gant eur maltoutier !

Ha war e evor e save skeudenn ar marc'heg... Ar marc'heg ! hanter rivinet a gorf hag a ene, pinvidik c'hoaz evelkent... Eur marc'heg !...

Ped gwech e troas, e tistroas, hep gallout o zibuni, ar mennoziou-ze en he fenn ?

— Ma ! emei d'ei he-unan goude eun nozvez a drubuilh, ma n'am me ket Erwanig, gwell eo ganen ar marc'heg eget eur maltoutier. Da vihana itron e vin, ha pinvidik. Ha marteze !... Piou a oar petra a guz e plegiou he mantell an amzer da zonet ?...

Ar marc'heg eta a deue d'ar maner eur wech an amzer, ha bemde d'ar bourk : eun digare bennak e kave atao evit dont da welet e vignon ar brigadier. Janedig a rê d'ean digemer mat, hag, eun devez ma oa ganti o kôzeal war dreujou an nor, e c'houlennas hag hi a falvefe d'ei dont da vea itron yaouank en Kervarker.

— Goulennet digant va zad, a respontas Janedig.

Eun devez ar marc'heg hag e vamm a ziskennas d'ar bourk : ar mevel a skoras ar c'harronz dirak ti ar brigadier. Penôs an itron goz he devoa pleget he imor, he rogente, evit dont da c'houlenn merc'h eur brigadier da vea gwreg penn-hêr Kervarker, an ôtrou marc'heg Leskorr ?...

Ar zul war-lerc'h, an ôtrou person an neus embannet an daou den yaouank, ha, goude ar gousperou, eo bet grêt en Kervarker fest ar c'houlennadeg.

An ôtrou Leskorr a ginnigas d'e vestrez eur walenn aour eus ar re gaera, hag en argourou an neus roet d'ei pemzek kant skoed leve.

An eured a vo lidet an dek a viz meurz.

***

Er bourk, c'houi a lavar, an teodou ac'h ê war an a-rôk : pephini a gonte e gôz.

— Me a ouie ervad, eme heman, p'am oa gwelet ar marc'heg o tont ken aliës d'ar bourk... hag o taremprendi ar brigadier, penôs...

— Piou, a lavare egile, an nije bet biskoaz kredet penôs eur marc'heg a vije bet deut da glask pried en ti eur brigadier ?

— Hag Erwanig ?... a lavare unan all.

Enep Janedig savet holl dud ar bourk.

— Dilezel eur pôtr yaouank evel Erwan, eur martolod eveltan, ken dishenvel diouz marc'heg koz Kervarker !... a lavare ar vartoloded, bodennet dindan ar weenn dilh evit kuzulia diwarbenn dimei Janedig.

Ar merc'hed a damalle Janedig da ober faë war eur pôtr yaouank pehini he zaremprede abaoe he yaouankiz. Erez enne abalamour m'he devoa dilezet Erwan ?... Ya sur, met ive divinet abalamour da betra c'hoaz, ya, divinet abalamour da betra ?

Itron e vo Janedig !... Ha kaer o deus lavaret penôs an itron goz a zo gwall gasus, tost, ken tost ken he dije touzet kein eul laouenn-dar, lavaret penôs ar marc'heg, goude maro e vamm, ac'h aio adarre da redek e reuz da Vontroulez, da Roazon ha da Bariz — da c'hortoz, itron e vo Janedig, en karronz ec'h aio Janedig, ha, n'eus forz petra a c'hoarveo, pemzek kant skoed leve he devo.

Pôtred ha merc'hed holl int en em unanet en ti Jaketa, c'hoar Erwan, hag eno, goude ali ha kuzul, e oa bet kemennet da bephini klask tu pe du da waska Janedig, da flastra al lorc'h a oa enni. Met penôs, penôs ?...

— An eured a vo lidet an dek a viz meurz.

— An dek a viz meurz ?... Malarje ! eme Bilzig.

— Malarje !... Jolori ha jabadao a vo grêt d'an daou bried neve. Red e vo ive ober d'ei eur zon. Holl dud ar barroz he disko evit he c'hana d'ei, da zevez he eured.

Otre a ve roet gant malarje da c'hoari, da zansal, da gana e-pad an noz... Hag ar bôtred yaouank, bodennet dindan ar weenn dilh, a glask an tu da lida, herve o c'hoant, eur jabadao evel ne voe ket bet savet biskoaz er vro, ouspenn kant vlà a oa...

Ar besketerien, ac'h aio war ar mêz da werza pesked pe gregen, a skigno ar brud penôs e vo, en Kervarker, da veurz al Lard, grêt fest ar gwadigennou, en abeg eured an ôtrou. Pedet int holl da zont da valarjea ha da zigas gante o filligou arem, o zaboulinou, o c'herniel-boud, o biniou hag o bombardou, evit enori an ôtrou hag an itron neve.

***

Deut an de... Dever en dud yaouank. Ne glever nemet sutelladenn ac'han, kanaouenn alese, ha ne oa marmouz er bourk ha na ouie kana ar zon a oa bet savet da Janedig gant tud yaouank, pôtred ha merc'hed ar barroz, en ti-nean.

Ar bagou n'int ket aet d'an ôd : eured ôtrou Leskorr, gouelberz !

Dek heur. Ar c'hleier d'an daou dôl (1) a gan seder en tour iliz parroz Lokirek. An holl dud ar bourk a zo renket war an hent.

Karronz bras ar marc'heg a ziskenn ar c'hra : Janedig a zo e-barz gant he zad hag he mamm. An ôtrou Leskorr a zo en eilved gant e vamm, an itron goz. Tri garronz all, leun a ôtrone hag a itronezed, a deu war-lerc'h ; war varc'h ar vererien gant o gwrage, ha pelloc'h, war-lerc'h c'hoaz, war droad, pôtred ar c'homananchou hag ar C'hernevoded, kerent ar brigadier, gant o mestrennou (2) mezer, o brageier berlinj glas hag o c'hamachou kanab ha pitouilh.

Skoret ar c'harronziou e-tal dor ar vered, sparlet an nor gant ar vugale. Tud an devez, herve ar c'hiz, a ranko gortoz ma vo savet ar sparl drêz, ha paeet o c'hopr d'ar sparlerien.

---

(1) *Ar c'hleier d'an daou dôl,* les cloches à la volée.

(2) *Pôtred o mestrennou,* les gars aux paletots de campagne.

Koant meurbed e oa Janedig o tiskenn eus he c'harronz : ar merc'hed a zifonse gant an erez.

— Sell, eme homan, eus he lostenn zei, sell eus he goueledenn arc'hantet !

— Sell eus he mouchouer zei ! eme eben. E c'harlantezenn, ledan evel va dorn, a goue beteg an douar... Ha war he fenn, sell, eur gornetenn dronset dantelezet, ar gaera am eus biskoaz gwelet.

— Netra ken koant hag ar boutouigou marellet a zo en he zreid ! eme unan all. Hag ar chadenn aour a zo en he c'herc'hen ? Teir gwech a ra an dro d'he goug !...

Paour kêz Erwanig !... Daoust hag e sonj a oa deut er beurevez-ze war evor Janedig ?... Daoust hag ?... Met abalamour da betra lakaat da veva, en spered an dud evurus, mennoziou ken chifus ?... Erwanig a zo pell pell, du-hont, war ar mor...

Keit ha ma c'hijent, en-dro d'ê, ar mennoziou-ze, ar sparl drêz a stoufe dor ar vered a zo koueet. Dor-dal an iliz a zo frankdigor; war an aoter vras, ar goulou koar a luc'h; an ôtrou person, ar c'hure, ar zakrist hag ar c'holisted a zo o c'hortoz.....

... Eureujet Janedig. Tafeet he deus ar bara hag ar gwin a zo bet kinniget d'ei gant diou dimezell, en distro eus an iliz, war droad ar groaz.

Tud an devez a zo aet da Gervarker : eno e vefont pell diouz ar bourk, eno e c'hallfont debri, eva, kana, dansal, eno ne vo ket warne bantet lemm ha goaper daoulagad ar bourkiz.

*
**

Goude kreiste, er bourk hag e Pennenez tud trefuet meurbed. Ar bôtred yaouank a deue, ac'h ê dre aman, dre a-hont, eus an eil ti d'egile :

— Dont a rafet emberr da Gervarker ?... Digaset pep-hini ganec'h ho kerniel-boud, ho pilligou arem... Deut emberr da valarjea.

A-rôk an abardae, ar bourk a oa leun a dud diwar ar mêz, deut gante pilligou, taboulinou, bombardou ha biniou : pevar

zac'h-biniou, c'houec'h bombard, tri daboulin, ha n'ouzon ket ped pillig arem ha ped korn-boud.

Ar zonerien a oa bet unanet gant Bilzig hag ar bôtred all en osteleri, evit diski ar zon grêt da Janedig. Peb a werennad mat a win-ardant o deus bet, evit lakaat en o c'halon nerz ha laouenedigez evit c'houeza er biniou, skei war an taboulinou. Disket gant ar zonerien an ton hag ar zon.

— Alo ! alo ! eomp breman da valarjea, da valarjea !...

Bilzig gant eun toullad pôtred all a hencho ar vagad.

Tremenet Pennenez ha Keraudren. Kent erruout gant maner Kervarker, ar zonerien a reas eun diskuizadenn a-rôk an arvest.

— Da genta e vo kanet *an Hini goz* troet en *Hini koz,* d'an eilved, *Son Janedig !* a gemennas Bilzig.

Pa erruas ar zonerien en Kervarker, an hent bras, ar c'hleuniou, al liorzou, tro-war-dro, a oa leun a dud, deut eus a bep korn ar c'hanton, deut evel just da valarjea. Darn, pôtred bajanek (1) pe verc'hed divaoue (2), a grede penôs e oant bet, en gwirione, pedet da valarjea, da eva jistr, da zebri gwadigennou ha rost-kandadenn. An darnvuia a oa deut evit o flijadur, evit kana, dansal, youc'hal, ober trouz ha jolori : jalivari !

War an dachenn, dirag ar maner, ar voubou a zave eus eun hevelep engroez a davas. Pôtred ar biniou a c'houezas en o zïer, ar peder vombard a unanas o zoniri; an tri daboulin hag ar pilligou, pep-hini en o lec'h, a roio o skoazell dudius d'ar zoniri, hag entre pep kouplad ar c'herniel-boud a fredono, a richano, tre ma c'hallfont. Ha bec'h d'ei !

— Alo ! pôtred, eme Bilzig, alo ! alo ! pep-hini gant e jeu !... *An Hini koz...* Prest omp ?... Dao d'ei !...

*An hini koz eo va dous,*
*An hini koz eo zur.*

---

(1) *Bajanek,* peu fin, peu dégourdi.

(2) *Divaoue,* inintelligent.

Ha mouez an holl dud, unanet en-dro d'ar maner, a zavas da heul ar zoniri :

*An hini koz eo va dous,*
*An hini koz eo zur.*

*An hini yaouank a oa koant,*
*An hini koz an neus arc'hant.*

*An hini koz eo va dous,*
*An hini koz eo zur.*

*Ha koulskoude pa er sonjan,*
*An hini yaouank eo 'r c'hoantan.*

*An hini koz eo va dous,*
*An hini koz eo zur.*

Kement den a oa eno a anavee hag an ton hag ar zon, hag a gane flour, flour, m'en assur d'ec'h, oh ! ya, ha diwar bouez o fenn, an ouidell dudius da ziouskouarn Janedig ha da re he ôtrou.

Ar biniou, ar bombardou a gane da heul ar moueziou, ar pilligou arem a groze, an taboulinou a skloke, ar c'herniel-boud a vleuje. Ha setu eur jolori biskoaz ken dudius all. Diou leo tro-war-dro, e oa bet klevet ar jabadao a-dreuz ha dreist ar mêzou, dindan tenvalijenn an noz sioul ha skeltr.

Marvad ar zonig a oa bet klevet ive er maner, daoust d'ar prenechou da vea bet serret mat. Janedig a ouele; an ôtrou, en he c'hichen, evit he frealzi a lavare d'ei penôs e tizo ar zonerien.

— Paea a refont an daerou a skuilhet, va dousig koant Janedig !

Ar brigadier a rê leou-douejou spontus, euzus, p'eo gwir penôs he wreg war bep-hini anê a rê sin ar groaz. Met den er maner ne grede finval dirag eun hevelep aryest, dirag eun niver ken bras a dud.

Echu son *an Hini koz.*

En-dro d'ar maner e savas neuze youc'hadennou, skrijadennou, eun dourni, eur voubou... N'ouzon ket penôs maner Kervarker n'eo ket bet koueet en e boull !... Evit eur jolori, setu aman eur jolori.

Eun tôl taboulin, ha war an engroez peoc'h an noz a ziskennas. Ha neuze, diwar greiz ar sioulder, mouezìou ar bôtred hag ar merc'hed yaouank unanet, heuilhet gant kaniri ar vombard hag hini ar biniou, a zavas : *Son Janedig.*

*Pell zo eman Janedig oc'h esa kaout an tu*
*Da gavout eur jimadell* (1), *ive eur c'habell du.*
*Ha breman, p'eo dimeet d'eun den a wad uhel,*
*Kôzeo neb a garo, e tougo ar c'habell.*

Kan biskoaz ne oa bet kanet ha sonet ken flour all. Ar re ne ganent pe ne zonent ket, a zanse war-lerc'h ar zonerien hag ar c'hanerien. Evit an diskan teir vombard a adkroge gant *An hini koz eo va dous,* hag a vleine war an hent eeun mouezìou an holl dud, bras ha bihan.

Hag ar ganaouenn neve a zavas adarre, skanv ha lirzin, etrezeg an oabl steredennet :

*Otrou Doue, Janedig, penôs e vezo grêt,*
*Pa rankfet mont en karronz gant an dimezelled ?*
*Nan ouzoc'h ket ar galleg, kennebeut ar c'hadans,*
*Nan eo ket en brezoneg e tiskours an noblans.*

An teir vombard a unanas ar mouezìou. En-dro d'*An Hini koz,* ha, pa echuas an diskan, ar zon neve a zo bet adarre sonet ha kanet :

*Me 'mo eur vatez vihan a ouio ar galleg,*
*A gôzeo evidon ken am mo hen disket,*

---

(1) *Jimadell,* espèce de manteau.

*Am wisko, am ziwisko, 'zibrenno va boutou,*
*Am lakaio da gousket e-kenver va ôtrou.*

Pa eo bet echuet ar zon, an holl dud en eur vouez a grias :
— Adarre ! adarre !
Hag ar biniou, ar bombardou, an taboulinou, ar pilligou arem en-dro !... A dra zur, n'an neus ket unan eus ar vagad ha n'an neus ket fredonet, kanet, youc'het war-lerc'h ar zonerien : « Pell zo eman Janedig... », hag « An hini koz eo va dous... ». Evelkent setu aze eun arvest burzudus, neketa ? Biskoaz kemend-all ne oa bet na gwelet na klevet er vro.
Janedig ive a gleve he zon, a-dreuz mogeriou ar maner, met n'he devoa ket kalz a c'hoant da gana, nag ive he ôtrou, na kennebeut an itron goz. Homan, spouronet holl, mantret gant an droug a oa enni, aet a oa d'he gwele, dilezet ganti tud an devez.
Hag ar re-man ? An itronezed, an ôtrone pênos e kavent an doare ?... Hag ar vererien ?... Oh ! evit ar re-man forz ne rênt eus ar jolori : en zal vras ar maner brao ral e oant e-barz, oc'h eva jistr, o tebri kig rostet hag a bep seurt meujou, a bere n'o devoa biskoaz tafeet. Plijadur ral o devoa o klevet ar zon. Tommet d'ê, evurus e vijent bet da zansal gant ar re a oa er-mêz.
An itronezed hag an ôtrone a oa en-dro da Janedig ha d'he ôtrou, evit o frealzi. Met Janedig ne oa ket eun diodez hag a lenne sklêr war o daoulagad o flijadur ha war o diweuz mousc'hoarz goaper o levene. Warc'hoaz, goap a vo grêt outi, en pevar c'horn eskopti Treger.
Sonj ebet n'he deus breman Janedig eus he Erwanig : aet eo er-mêz eus he evor. Itron eo, hag itron e vo. Ya, ya, itron eo ! Ha mar gallfe, mar gallfe ! Met petra ?... Noz eo, netra da ober... enep eun niver ken bras a dud. He zro a deuio...
Hag, e-pad m'eman ar mennoziou o vervi en he empenn, e klev, sklêr ha frêz, o sevel beteg enni, a-dreuz mogeriou he maner, ar zon dudius a zo bet grêt d'ei :

*Nan ouzoc'h ket ar galleg, kennebeut ar c'hadans,*
*Nan eo ket en brezoneg e tiskours an noblans.*

Ha kaer an nevoa an ôtrou lavaret d'ei penôs e tizo ar re o devoa ôzet ar jolori-ze, penôs e kastio, ha kalet ha divergont, ar re o devoa kanet pe zavet ar zon, netra ne oa evit he frealzi, netra, na den ne oa evit sec'ha an daerou a gouee piz war he diouchod.

Evelkent a-nebeudou an dud a skuizas. Ar re a oa deut a-bell a guitaas da genta an dachenn, heuilhet a-dost gant o amezeien. Hag e kleved war an henchou, en-dro da Gervarker, betek Lanmeur ha Plistin, kanaouenn lirzin ar vombard hag ar biniou, kroz ar pilligou hag an taboulinou, bleujadennou ar c'hernielboud.

En-dro d'an hanter-noz, echu ar jalivari, pep-hini a oa deut d'e glud, ha maner Kervarker en siouldер peoc'h an noz a goueas.

Setu Janedig he-unan gant he ôtrou, he fried. Itron eo, itron. Siouaz ! ker, gwall ger eo koustet d'ei he noblans. Ha kaer he deus esa tenna eus he ziouskouarn ar zon villiget, he zon atao e klev anei o kana :

*Nan ouzoc'h ket ar galleg, kennebeut ar c'hadans,*
*Nan eo ket en brezoneg e tiskours an noblans.*

— Na ouelit ket, Janedig, na ouelit ket, va c'harantezig !... Warc'hoaz e vo gouveet piou an neus grêt ar zon, piou an neus ôzet an arvest. Ya, ya, me a ouio an doare. Gwaz d'ar re...

— Ya, ya. Met piou a ankouao ar zon ? a respontas Janedig.

*
**

Antronoz vintin, ar bagou a oa aet d'an ôd, darn da linenna, da gevella, da zragi, darn all da vejina pe da ober maerl. En bourk, en Pennenez ne oa nemet merc'hed er gêr ; war ar mêz, er c'homananchou, pep-hini a oa aet gant e labour, piou d'ar park, piou d'ar prad, pe d'ar c'hoad, pe d'ar waremm.

An ôtrou Leskorr hag e dad-kaer a deuas d'ar bourk : red eo d'ê goût piou an nevoa savet ar zon, hag ar jolori.

— Daonet 'vo ma ene, eme ar brigadier, hennez, ma ve tapet !...

— Petra a rafet d'ean ? a eilgerias Jarlig koz.

— Petra ?...

— Ya, petra ? Na c'houi a vefe evit miret ouz an dud, daoust d'ec'h da vea brigadier, da zansal, da gana war an henchou da veurz al Lard ?... Daoust ha c'houi ho pefe ar c'hoantegez da skourjeza neb a zavo eur zon bennak, pe a lakaio en pinijenn an hini a gavo eun ton neve ?...

Marc'heg Leskorr a zigasas barner Tremedern, ar barner koz, c'houi 'oar, mestr karantezus Bidoullig (sonj hoc'h eus ?) da ober eun enklask dre ar bourk.

Ar barner a oa gwall bounneraet e dreid. Ne oa ken ar pôtr reut a zutelle pa wele ar ganfarted, hag a lakae e wialenn da c'houibanat. Kosaet ar barner : breman ne dalvee d'ean netra kement hag eun tantad mat a dan war oaled e gambr, hag eur werennad flip en e gichen, war daolenn ar chiminal.

Setu ma eo red d'ean, e-kreiz ar goanv, fall an amzer anei, mont da Lokirek. Ho ! ho ! Hag evit ober petra ?... Abalamour da betra ?... Abalamour da verc'h eur c'hoz brigadier daonet, pehini a roe d'ean e-unan muioc'h a labour eget an holl dud all eus e varn. Evelkent e teuas.

Anaveet mat e oa an ôtrou barner.

Pa ziskennas en osteleri, e-tal kroaz Pennenez :

— C'houi, ôtrou barner ?... c'houi, dindan eun hevelep amzer ?... Deut buan da ober eun dommadenn, deut. Na c'houi a gemerfe eur bannac'hig ? a c'houlennas digantan Janed an ostizez... Eur bannac'hig a raio vad d'ec'h, ôtrou... Yen, gwall yen eo an amzer.

Hag an ôtrou barner, pa deue gant ar c'hra d'ar bourk, a oa eun tammig skanvaet e voutou : tommet e oa d'ean, netra a re.

Evel just, er bourk, en osteleri vras, e zo bet grêt d'ean digemer mat :

— Otrou barner ! ôtrou barner !

Eva a eure diou pe deir dakadennig all : an ostizez a ouie an tu evit dont a-benn anean.

— An enklask ?... Salver Jezuz ! den aman, eme Jaketa, beg lemm ma oa unan — den aman er bourk, paour kêz ôtrou, n'an neus na n'an neus bet, biskoaz, taboulin, bombard pe biniou. Ne vefe ket kavet eur billig arem en holl dïer ar bourk, eur c'horn-boud bennak ne lavaran ket. Ha c'hoaz, emaint er bagou, evit korna pa ve brum. N'eo ket aman, ôtrou barner, nann, nann, n'eo ket aman eo bet savet ar zon nag ôzet ar jalivari, nann !... Eur bannac'hig c'hoaz ?... Rak, 'm eus aon, skuiz oc'h, ôtrou : eur bannac'hig all a raio vad d'ec'h.

— Evelkent, Jaketa.

An ôtrou barner, eun tammig freantiz deut ennan, e dreid war an oaled, tomm d'ean, hag hen da gôzeal, ankouaet gantan e enklask. Eus a Dremedern an nevoa klevet brao ral ar jolori, ha gwalc'h e galon an nevoa c'hoarzet, o klevet kana ar zon neve. Hag e save e ziouskoa.

— Ober eun hevelep keflusk evit eun tamm jolori, eun tamm jabadao ! Fur nan eo ket, nann, fur nan eo ket ôtrou Kervarker : dimei d'e oad !... Gwelloc'h e vije bet d'ean bea bet deut da Dremedern da domma ganen-me ha da eva eur werennad flip. Dimei d'e oad !... Ha gant merc'h ar brigadier !... Dogan an tad, dogan ar mab-kaer !...

Hag e c'hoarze an ôtrou barner, hag e gof a ruilhe war e ziouvorzed.

An ôtrou barner yaouankaet, laouen meurbed, a fredone :

*Pell zo eman Janedig oc'h esa kaout an tu*
*Da gavout eur jimadell, ive eur c'habell du.*
*Ha breman, p'eo dimeet d'eun den a wad uhel,*
*Kôzeo neb a garo, e tougo ar c'habell.*

— An hini a reas ar zon d'an tad ne oa ket eur bajanek, ha nan eo ket eur ginaouek an hini an neus savet hini ar merc'h ! a respontas Jaketa.

— Hi ! hi ! hi ! a rê ar barner, o serri he lagad klei. Hi ! hi ! hi !... Eur wech all, neketa, Jaketa, e kanfet anei d'in penn-da-benn ?...

— Ya, ya, ôtrou barner.

Hag evel-se e oa bet grêt an enklask. Aet an enklask en kas.

Ma ! evelkent Janedig — ha daoust d'he jalivari da vea bet unan eus ar re gaera, an dudiusa marvad a oa bet biskoaz savet er vro — Janedig a zo itron : gwreg eur marc'heg eo, en karronz e teu pep sul d'an oferenn-bred ha d'ar gousperou. Pemzek kant skoed leve he deus hag eur maner... Breman e oar mat ar galleg, ive ar c'hadans. Mont a ra d'ar bal da Vontroulez ha da Roazon, darempredi a ra holl dudjentil Breiz-Izel.

Ankouaet gant Janedig jalivari he eured, ankouaet gant an noblans he gouenn dister. Janedig a zo eun itron.

Ar vartoloded, ar vererien, pôtred ar c'homananchou nan int ket ken ankouaüs : o evor a zo dounoc'h. Breman c'hoaz — kant vlâ tremenet a zo abaoe an eured — breman c'hoaz e talc'her koun eus jalivari itron yaouank Kervarker. He zon a ve kanet en eureujou, evit ar c'houlennadegou, evit malarje ha fest ar gwadigennou, ha, mar keret, lenner pe lennerez, me a gano anei d'ec'h evit frealzi eun tammig ho kalon hag ho spered, pa vefont lijennet gant ar velkoni pe an dristidigez.

## VIII

### *Bilzig e bourz ar Vran*

Diou c'hober, d'ar c'houlz-ze, a oa en porz Lokirek : *ar Vran* hag *ar Big,* gobiri a dregont tonnell. Evurus ar pôtr yaouank a lakae e zac'h en toull a-rôk hini pe hini anê.

Eun devez, kabiten *ar Vran,* Glaoda ar Moal, a deuas da gaout Saïg Jelvest : pôtr reut, sec'h an tamm anean, brudet den a zoare.

— Eur mous mat ac'h eus, Saïg ?

— Fe ! ya, eme heman, met c'hoant hoc'h eus marvad d'hen tenna diganen ?

— Ket, ket, pôtr kêz, met ezomm am eus eur mous krenv hag a skiant-vat en pehini e c'hallin lakaat va fians.

— Bilzig, Glaoda, a rafe hoc'h afer. Ya, ma vefec'h madelezus en e genver, neuze e vo sentus hag anaoudek. Pennek, imoriek : netra da ober gantan na dioutan, mar tro war an tu all. Ezomm an neus ar pôtr da c'honit e vara ha da zikour e vamm... Eur gwaz a raio ar pôtr-ze, ma ve aliet mat, bleinet eeun. Goulennet digantan, Glaoda, hag-en a vefe douget da vont ganec'h... Evit lavaret ar wirione, keun am mo d'am mous. Evurus evelkent e vefen ma 'c'h ambarkfe en bourz *ar Vran*... It da c'houlenn digantan.

Ha Glaoda da di Izabel.

Azeet ouz an daol, pleget war eun delienn baper, eur bluenn entre e vizied, e deod eun troatad er-mêz e c'hinou, Bilzig a c'houeze. Izabel war an oaled a entize an tan dindan he zoubenn.

— Debonjour d'ec'h, Izabel !... Deut on d'ho kaout a-beurz Saïg Jelvest, eme Glaoda... Eur mous am eus ezomm... Bilzig, na te a deufe ganen ?... Diou drederenn a lod eur martolod a po.

Bilzig a chomas hep respont eur pennadig.

— Saïg a zo bet mat em c'henver, kabiten; n'hen guitaïn ket nemet gant e ôtre.

— Mat, mat sur !... Kê d'e gaout, mab, kê. Me a c'hortoio aman.

Azea a eure ouz an daol, sellet a eure ouz ar paper war behini e skrive ar pôtr.

Bilzig a redas da di Saïg. Heman, pa hen gwelas :

— Digemer mat ec'h eus grêt da gabiten *ar Vran* ?

— Saïg, c'houi a oar ervad penôs na guitaïn ho pag nemet gant hoc'h ôtre roet a galon vat. Ha c'houi a oar ive, neketa, Saïg, abalamour da betra.

— Ya, ya, va fôtr, pôtr mat out... keun am mo d'it, met kê war an a-rôk, n'ec'h eus netra ken da ober, netra ken da ziski en bourz *ar Gwennili*... Poan ha dienez a-walc'h ec'h eus gouzanvet, paour kêz pôtr !... Taol da zac'h en bourz *ar Vran*... Ha dreist-holl na goll ket an nord !

Hag evit kuzet an tammig krenidienn galon a c'hlebie e zaoulagad, Saïg a c'hrozmolas : « Bilzig, na goll ket an nord ! », hag e chik gant eun tôl teod eus e chod dehou en em gavas peg eus e hini klei. Eur grainchadenn.

— Ha breman, Bilzig, pôtr, krog out en da varrenn stur, barrenn stur da vuhe... Levi mat da vag, pôtr. Ha Doue da vleino !... Kenavo, mab !... Va gourc'hemennou da Izabel... Kenavo !...

Bilzig a zistroas d'ar gêr, evurus a dra zur, met evelkent serret e galon, eur vrumennig war vammenn e lagad.

Pa erruas er gêr :

— Grêt eo, kabiten.

— Neuze gra da zac'h, da gabanenn a zo goullo... Ha breman lavar d'in petra a oas-te oc'h ober gant an delienn paper-man.

— Oc'h esa skriva eeun ha frêz, kabiten.

— Goût a ouzout lenn ?

— Ya. Met skriva a zo diêsoc'h : erru on evelkent da skriva mat.

— Ha c'hoant ec'h eus da ziski ?... Ma ! gwelet e vo.

Hag hen kuit.

Izabel a zastumas e zilhad d'ar pôtr, hag o sikas en e zac'h,

eun tammig sac'h lïen-gouel. Tennet a zo eur c'holc'hed hag eun tapis gloan eus e wele.

Madelen a zouge ar zac'h, Bilzig ar c'holc'hed, Yannig ar siraj hag ar suroa. An tiegez, ar vamm hag an tri bugel, a deuas da ambroug Bilzig. Holl int aet beteg *ar Vran*. Izabel a rês d'ar pôtr e wele, a glenkas d'ean e dammouigou dilhad en-dro d'ar gabanenn.

Grêt da Vilzig e dammig neiz en bourz. Erru an noz, Bilzig gant ar vag vihan a zigasas e vamm hag e vreur hag e c'hoarezed en ôd.

— Kenavo, mamm Izabel !

Eur pok start da bep-hini anê.

— Kenavo, mamm Izabel !

— Kenavo, Bilzig !

An de war-lerc'h, da c'houlou-de, *ar Vran* a oa du-hont pell, pell, war ar mor, war hent Montroulez, aet da garga gwiniz hag had lin evit Landreger.

Evurus ar pôtr : Bilzig ac'h a breman da welet kêriou, broiou all, dishenvel diouz e vourkig.

Ar gobiri, d'ar c'houlz-ze, a garge, a gase, a zigase eus an eil porz d'egile marc'hadourez a bep doare, a bep ment : gwiniz, hei, kerc'h, segal, koad, had lin, had kanab, lin, kanab, mein-glas, mein-benerez, gwin, hag a bep sort traou all. Buanoc'h ec'h ê evel-se dre vor ar varc'hadourez eget dre zouar, ha dreist-holl e-pad an hanv. Eus a gichen miz meurz betek miz here, ar gobiri a c'honee arc'hant mat. Kabiten *ar Vran*, den a c'hir, a oa anaveet adalek Brest betek Sant-Malo, ha, pa errue en eur porz-mor bennak, atao e vije fret oc'h e c'hortoz.

Bilzig hag e gabiten en em rê brao ral : ar pôtr a oa prim gant e labour; hag ar c'habiten, ma na gôzee ket nemeur ouz e vartoloded, an nevoa lagad sklêr, a ouie ober an disparti entre e dud.

Eun devez ma oa Bilzig war ar varrenn, brao an amzer anei, eur brizig avel Nord, *ar Vran*, flech hag all warni, a drec'he gant

poan war ar mare tre er ganol ar Seiz Enezenn. Ar c'habiten a oa azeet war ar rouf :

— Ma ! Bilzig, falveout a ra d'it atao diski skriva ha niveri ?

— En fe, ya, kabiten !

— Ma ! mar kerez, me a zisko d'it ar pez a ouzon, rak, te 'oar, n'on ket gwall abil war an traou-ze.

Hag abaoe an de-se, goude koan, pa vije *ar Vran* eoriet er porz, ar c'habiten hag e vartolod yaouank, o daou azeet dirak taol ar gambr, a skrive, skrive. Poanius al labour. Niveri a rênt ive.

Bilzig, a-benn eun nebeudig, a oa deut da vea ken disket hag e vestr.

— Breman, pôtr, eme ar c'habiten, e vo red d'it diski da-unan. Heuilh va ali : pren, eur wech an amzer, eul levr bennak; lenn, lenn, tre ma c'halli; da empenn a labouro, astenn a raio e nerz hag e c'halloud. Ha marteze, piou a oar, marteze e teui da vea eun tammig kabiten eveldon-me, ha ze ne vo ket diês d'it, met eur c'habiten disket, eur c'habiten « long-cours ».

Komzou Glaoda n'int ket bet ankouaet. Bilzig, pa vije *ar Vran* en eur porz bras bennak, Brest, Montroulez, Sant-Brieg, ha pa ranke *ar Vran* chom er porz, a c'houlenne ôtre digant e gabiten da vont da labourat en bourz eul lestr all bennak da rei an dorn da lastra, dilastra, karga, diskarga : eur gwennegig bennak e c'honee evel-se ouspenn e c'hopr. Gant ar gwenneien-ze e prene levriou, rak e c'hopr a vije roet da Izabel : gwenneg ebet ne vire evitan e-unan.

Gant *ar Vran* Bilzig a frikas kranked (1) e-pad daou vlâ.

Deut ar pôtr da vea eur gwaz, pôtr yaouank a driouec'h vlâ, pôtr krenv ha kalonek, pôtr ive a skiant-vat, lemm a spered, ha, gant aliou ha kemennou ar c'habiten, eur martolod eus ar re wella. Ne oa ket eur garreg entre Brest ha Sant-Malo ha n'anavec ket. Goût a rê d'ar marv-vor pe gant ar mareou bras eus ar

---

(1) *Frika kranked*, faire du petit cabotage (m. à m. : écraser des crabes). Les petits caboteurs sont appelés *frikerien kranked*.

gourlenn hag an daze, nerz ar mare en-dro d'ar c'herreg pe en antre ar porziou. Dindan evor Bilzig an nevoa disket an holl draou-ze. Ha, keit ha ma oa bet gant *ar Vran*, Bilzig a gavas abeg, meur a wech, da implij e skiant a vartolod ha nerz e galon. Bilzig, evel m'an nevoa d'ean disket Saïg Jelvest, ne golle ket an nord.

En em blijout a rê Bilzig en bourz *ar Vran*, gonit mat a rê, ha c'hoant n'an nevoa ket da goll e gabiten, ken rust gant ar re all ha ken dic'hlorus gantan, ha ken mat.

Met Bilzig n'an nevoa ken kalz a amzer da chom en bourz *ar Vran*.

*Ar Vran* a oa bet o tiskarga had lin en Landreger, hag a oa gortoet en Perroz evit karga gwiniz evit Montroulez. Miz du anei. Berr an de.

— Alo ! pôtred, soukomp eur pennadig, hag ec'h errufomp er gêr evit Nedelek hag an de kenta ar blâ. P'hon devo diskarget hon gwiniz en Montroulez, e teufomp d'ar gêr, evit tremen ar goueliou. Alo ! pôtred, eun tammig soukadenn !...

Hag ar bôtred a boanie, tre ma c'hallent, gant plijadur.

Lastret ar c'hober, diskennet ganti ar stêr. Er-mêz, ar mor a zo groz, reut an avel.

— Mar gallfemp tapout Perroz a-rôk an noz ! Petra a lavaret ?...

Avel Su, ha du an noz.

— A zo gwall antre en Perroz, eme unan eus ar vartoloded.

— Goût a ran, a respontas ar c'habiten. Mar chom an avel en e Su, e tapfomp Perroz, met mar teu d'e west, han ! han ! mar teu d'e west !... Fall an amzer... Met chom aman ?... *Ar Vran* a zo krenv. Chom aman !... Pegeit ?... Da vihana, pa vefomp en Perroz, ne vefomp ket gwall bell eus ar gêr... Alo ! pôtred, petra, petra 'refomp ?

— Eomp ! eomp ! eme unan eus ar vartoloded, eomp ! Tre a zo, ha gant an tre, daoust d'an avel da vea a-benn... loveal a refomp.

— Ha ma na wasa ket an amzer, a lavaras ar c'habiten, a dra zur e kouskfomp en Perroz.

Euz riz er gouel bras, gant he gouel stê hag he fok bihan, *ar Vran* a sik he diarog el lamm. An tôliou-mor a freg war ar pont. Gwall fall eo evelkent an amzer, ha gwall rust ar mor.

— Erruout a rafomp-ni en antre Perroz a-rôk an noz ? Enk, enk eo, kerreg a bep a du.

An avel a zo deut d'e Su, a-benn krak. Gant an abardae barrajou arne a zav, glao hag avel.

— Red e vo d'emp kemeret daou riz, eme ar c'habiten. An avel a gresk... Amin ar fok.

Tri riz er gouel bras, eur riz er gouel stê. Trawalc'h gant *ar Vran* da ober.

Dre ma teue an noz, an amzer a wasae. Tourmanchi a ra. *Ar Vran* a zalc'h penn. *Ar Vran* dindan he zri riz a zav war ar wagenn evel eul lapous. Met an noz a deu, a deu buan.

— Poent eo d'emp erruout, a lavaras unan eus ar vartoloded; poent eo d'emp : bremaïk ne welfer pekad.

Bilzig a oa azeet hanter gourveet en disklo al listenn en avel, an daou vartolod all en e gichen, serret en o siraj. Ar c'habiten, reut en e zav, stag ouz ar varrenn, e zaoulagad war ar c'hompaz sklerijennet gant eur c'houlaouenn, a levie. An tôliou-mor a gouee war ar pont, hag an dour a ruilhe dre an dalojou (1). Tourmant ru. An avel a c'houibane, a skrije, a yude en drisou, en obanchou. An tôliou-mor a strope hag a frege war diarog *ar Vran*. N'eus forz.

— Tourmant ru ! a c'hrozmolas ar c'habiten. Ma vije eun tammig gwel... Du-pod, ken du hag en fin fonz puns an ifern.

Eun tôl-mor a deuas hag a goueas war *ar Vran*, a ziframmas ar c'habiten diouz ar varrenn, hag a begas anean ouz al listenn, evurus ma n'eo ket êt er-mêz. Semplet. Lakaet eo bet en e c'hourve a-hed al listenn dic'hlaoiet.

Bilzig a lammas war ar varrenn.

(1) *An dalojou*, les dalots, ouvertures sur le pont par où passe l'eau.

— Eun tôl-mor diwar eur garreg... red eo d'emp pellaat ac'han. Paravire ! Adieu vat. Chanje eo !

Hag *ar Vran* a viras a vord.

— Pelec'h omp ? a c'houlennas ar c'habiten, deut ennan e-unan.

— N'ouzomp ket kalz... It d'ho kambr, kabiten... N'eus forz petra a c'hoarveo, e vefet galvet.

— Ket, ket, pôtr. E-tal da gichen e chomin... Ne dleomp ket bea pell eus an antre... Ma welfed eun dra bennak !...

Met kaer o devoa sellet, gwel ebet ne weler nemet ar mor dirollet, na trouz ne gleved nemet trouz an tôliou-mor o frega en-dro d'*ar Vran*, nemet yud an avel er greamant.

Hag *ar Vran* a lamme a-dreuz inoenn an tarziou-mor eus an eil wagenn d'eben.

— Pelec'h omp ?

— En antre, marvad, eme Bilzig. Ma vije breman eun tammig sklerijenn, e vefemp savetaet.

— Poan hon devo, Bilzig, va fôtr, d'en em denn ac'han !...

Ne oa ket e gomz gantan peurachuet. Kraaaak ! *Ar Vran* he deus stoket er garreg.

Bilzig war ar varrenn ne gollas ket an nord : petra ober ?

— Err er c'hober ! err er c'hober !... Avel en goueliou !... ma savo *ar Vran* war ar garreg, uhel, uhella ma c'hallo, pe marteze e c'hallo lammet dreist mar zo dour a-walc'h warni... Err er c'hober !...

Eul lamm euzus, eun tôl-mor a greuvas war *ar Vran*, a c'holoas anei hed-ha-hed, a zavas anei, ha, pa goueas, eur strak : ar wern d'an traon a-rez ar pont.

An tôliou-mor, evel chas-blei, a yud en-dro d'ar c'hober. Chacha, diframma a reont kement e kavent war o hent. Ya, met ar paour kêz *Bran* a zav gant pep tôl. Ar vag vihan a zo friket war ar pont; an deleiou, ar ronviou a ruilh, a ziruilh, a-dreuz hag a-hed.

Eun tôl-mor all, *ar Vran* war e gein, hag e koueas war eur garreg all. Homan a oa skoazellet gant ar garreg dreist pehini

*ar Vran* he devoa lammet. Eno ar paour kêz gober a chomas start : evel eur yenn eo en em siket entre diou beg garreg. Eno e chomo.

Bilzig, krog er varrenn, a zo astennet a-hed e gorf : ne oa ket bet diframmet gant an tôl-mor.

An tôliou-mor a yud war *ar Vran* dismantret. Met tre a zo hag ac'hane n' ec'h aio ket : skoret mat eo eno.

Bilzig a zavas neuze en e zav.

Hag an daou all ?... Aet er-mêz gant an tôl-mor euzus a fregas warne.

Klasket an neus e gabiten. Petra eo deut da vea ?... Kavet an neus anean war diarog *ar Vran*, hanter varo. Poan an neus bet o tiskenn e gabiten er gambr : eno e vefont da vihana en disklo. Gallet an neus enaoui ar c'houlaouenn. Lakaet an neus Glaoda en e wele; krena a rê gant an aoned hag ive gant ar boan. ar paour kêz kabiten. An tôl-mor an nevoa diframmet anean diwar ar varrenn, stropet anean ouz al listenn ha brevet d'ean e izili; an eil tôl-mor an nevoa ruilhet anean beteg an a-rôg.

Eur voutailhad gwin-ardant a oa en armel ar gambr : roet an neus d'ean eur bannac'h mat.

Ar mor en-dro d'ê a groze, an avel a skrije : aman, da vihana, emaint en savete. Met e pelec'h emaint ?

— Hag an daou all, Bilzig ?

— N'ouzon ket, kabiten.

— Na gwasa tôl-amzer, pôtr !

Da c'houlou-de, an avel a zinerzas eun tammig. Pa zavas war ar pont, e welas *ar Vran* entre diou garreg uhel : unan anê a roe skoazell d'*ar Vran* eus tu ar mêz hag he devoa miret na vije bet dismantret krenn gant an tôliou-mor; eben a dorre nerz an avel diwar an douar.

— En antre Perroz omp, kabiten, eme Bilzig.

*Ar Vran* a zo dizoloet abret gant ar valtouterien hag ar besketerien, hag, a-rôk kreiste, an daou bunseo a oa en o gwele e-barz gwella osteleri a oa en bourk Perroz.

Bilzig, tomm d'ean, an neus grêt eur gouskadenn vat, met ar

paour kêz kabiten, brevet e izili, ne oa ket evit serri e zaoulagad. N'an nevoa grêt nemet klemm e-pad an noz; alter an nevoa bet ive.

Pa deuas an de, e c'houlennas pelec'h e oa e vartolod.

— Aman, kabiten, en ho kichen.

— Digaset ec'h eus ganit an arc'hant ?

— Ya, kabiten... dindan ho plueg eman.

— Mad, pôtr.

Digaset eo bet d'ê gant ar besketerien o dilhad hag an traouigou o deus kavet e-barz *ar Vran*.

An derzienn a goueas war ar c'habiten : ar boan izili hag ar yenienn an nevoa tapet a greskas e glenved. Bemnoz an alter a lakae e wad da vervi.

An ôtrou person a deuas d'e welet.

— Gwell glanv eo ar c'habiten, emean. 'M eus aon, poan an nevo d'en em denna alese.

Pa deuas ennan e-unan, an ôtrou person a lavaras d'ean an doare.

— D'eur martolod eveldoc'h-hu, emean, e c'haller lavaret ar wirione.

Blankaat a rê buan ha buan, hag an derzienn nag an alter ne dremenent ket. Kovesaet eo bet, ha nouet ar c'hlanvour.

Glaoda a c'houlennas digant ar beleg digas gantan tra da skriva ar pez an nevoa da lavaret d'ean : pôtr yaouank koz viret a oa Glaoda.

C'houec'h devez goude punse *ar Vran* e varvas he c'habiten. Bilzig atao a chomas gant e gabiten, e-pad ma eo bet en buhe, ha war e arched an neus taolet ar c'henta dour binniget.

— Mat eo bet em c'henver. Doue da bardono e anaon !...

Hag e-unanik goude an interamant e teuas d'an osteleri hag eno e ouelas, e ouelas gwalc'h e galon.

War-dro an abardae, an ôtrou person a deuas d'e gaout :

— Ho kabiten, va fôtr, a garie ac'hanoc'h a-greiz e galon : roet an neus d'ec'h e holl peadra. Setu ar paper. Tri c'hant skoed a zo er yalc'h-ma : peb a gant da wrage an daou vartolod, kant

all da Izabel evit he zikour da zevel he bugale, hag ar gwenneien all a deuio eus punse ar c'hober a vo d'it. D'it ive an ti hag ar parkeier a oa d'ean. Ha selaou breman petra an neus skrivet evidout.

« Evel ma c'houzon dre anaoudegez vat penôs Bilzig,
« eus e hano Y. Tanguy, a zo bet eur pôtr mat evit e vamm
« Izabel, evel ma eo bet atao evidon eur martolod mat hag
« eun den a zoare hag a skiant-vat, e fell d'in rei d'ean
« va holl feadra evit hen skoazella, evit rei d'ean ar sikour
« an nevo ezomm evit kendelc'her da vea eun den fur,
« eun den a vadelez, evit ma teuio da vea eur gwaz,
« talvoudek d'e dud ha d'e vro. Marteze eun devez e vo
« eur c'habiten, eur c'habiten e-touez ar re wella. »

Setu e skrid, Tanguy.

— Otrou person, grêt e vo herve e youl, eme Bilzig, e galon ankeniet, an dour en e zaoulagad. Bennoz Doue d'ean, ôtrou person ! Bennoz Doue d'ean !...

An de war-lerc'h, goude oferenn ar zervich bras, ar pôtr ac'h ês da gimiadi diouz e gabiten; hag eno, war e be, en e galon, grêt gantan al le da heuilh penn-da-benn youl madelezus e gabiten.

Sevel a eure c'hoaz war beg ar c'hastell : ac'hane e tizoloe ar vered hag ar c'herreg war bere e oa bet dismantret *ar Vran*.

— Kenavo d'it, *Bran* gêz !... Kenavo d'ec'h, va c'habiten !...

Lezet an neus entre daouarn an ôtrou person an arc'hant hag ar paperiou. Goude e teuio d'o c'herc'hat.

— Roit d'in evelkent eur gwennegig bennak, ôtrou person, evit mont e beaj, evit prena ive eun draïg bennak d'am mamm Izabel, d'am breur ha d'am c'hoarezed : setu erru an de kenta ar blâ.

Dont a eure war e droad betek Lannuon. Eno, prenet gantan o derou mat d'ar vugale ha d'e vamm, e kavas eur c'harr evit hen dougen betek Sant-Efflam. Ac'hane, a-dreuz an arvor hag ôd Lokirek, ec'h erruas er gêr a-rôk serr-noz.

Izabel hag he bugale a oa gant o c'hoan. Izabel, pa hen gwelas:

— Uchekon ! pôtr. A belec'h e teuez-te ?

— Eus a Berroz, mamm.

— A Berroz ?... Petra a zo bet c'hoarveet gant *ar Vran* ?

— *Ar Vran* a zo kollet, mamm.

— O Jezuz 'ta va Doue !

— Ya, en nozvez an tôl-amzer... An daou vartolod a zo beuet.

— O Doue ! Hag o gwrage ? Hag o bugale ?... Santez Vari !...

— Ar c'habiten, mamm Izabel, a zo maro. De a-rôk dec'h eo bet beziet en Perroz, ha va-unan, mamm, va-unan...

— Na pebez glac'har ! na pebez spont, va Jezuz !

— A-rôk mervel, mamm, a-rôk mervel... (poan an nevoa ar pôtr o tigech ar giriou), a-rôk mervel, an neus roet d'imp e beadra, e di, e barkeier. Peb a gant skoed e ro d'an diou intanvez, ha d'ec'h ive kemend-all.

Izabel a chomas sebezet : ne oa ket evit komz.

— Setu ive, mamm, traouigou am eus prenet d'ec'h ha d'ar vugale.

Hag hen o tispaka eur mouchouer gloan da Izabel, eur gorfenn mezer da Vadelen, eur oueledenn da Gatellig, eur boutou goloet hag eun tok da Yannig.

— Ha kant skoed ho po ive, mamm Izabel. Ar pez a vano a vo implijet goude, herve youl ha skrid ar c'habiten.

Izabel a zavas eus taol : dont a eure da gaout he mab hena azeet war penn ar skaon.

— O va mab, va mabig !

Hag Izabel a ouele; an daerou a ruilhe war he diouchod, en eur bokat da Vilzig. Ha ne oa evit lavaret nemet « O va mab, va mabig ».

— Tavit, mamm Izabel, tavit... Na pegement a boan hoc'h eus-hu gouzanvet evit sevel ho pevar bugelig !... Doue an neus bet true ouzoc'h. Ar c'habiten a ouie mat talvoudegez ho puhe. Pa gôzee diwar ho penn, e vije atao evit ober ho meuleudi, anaveout ho nerz-kalon. « Eur vamm vat, Bilzig, a lavare-hen atao, eur vamm vat Izabel ! » Hag abalamour da ze, marvad, an neus roet d'ec'h ar pez a oa d'ean.

Gwelet e oa bet ar pôtr oc'h erruout er gêr, ha, nebeud goude,

an ti a oa leun a dud, deut da c'hoût ar c'helou. Gwrage an daou vartolod a oa deut ive evit goulenn eus doare o gwazed.

True a oa gwelet an diou wreg, pa o deus klevet maro o gwazed. Ha piou ne vije bet mantret e galon o klevet klemmou hag hirvoudou an diou intanvez. Tristidigez buhe ar vartoloded hag hini o gwrage !...

Ar zizun war-lerc'h, Izabel, he bugale hag an diou intanvez o deus feurmet eur c'harr evit mont da Berroz.

An ôtrou person an neus roet da bep-hini ar pez a oa dleet d'ean. Eur c'hant skoed all a oa bet pichotet eus an tammou a oa bet tennet eus *ar Vran* : goueliou, kerden, chadennou, koad, houarnach. An arc'hant-ze a zo bet rannet entre an diou intanvez. Evurus Izabel da ober plijadur d'ê ha d'o bugale vihan, sonj mat d'ei en deiou glac'harus he devoa gwechall gouzanvet.

Breman echu eviti an dienez, an dristidigez.

Eun nebeud devejou goude e teuas da chom da di Glaoda ar c'habiten. Met gwir eo ar pez a lavar ar re goz : an traou am eump bet darempredet a zalc'h eun tamm eus hon buhe : o zilezel a zo eun dristidigez. Hag Izabel, pa deuas er-mêz eus he ziig evit mont da chom da di ar c'habiten, a zellas outan gant trugare. Ha war he mennoz e savas evel eun êzenn a zouster : koun ar poaniou kri he devoa eno bet gouzanvet, koun al levene dibaot met kunv ha ken dous c'hoaz d'he c'halon he devoa bet eno tafeet.

## IV

### *Bilzig er gêr, goude punse ar Vran*

Er gêr eman Bilzig, hag e chomo, e-pad eun nebeud, kent mont adarre war ar mor. Bilzig ac'h aio hep dale da redek e reuz, da heuilh e ouienn (1) : red e vo d'ean mont da ober eur veaj hir evit diski e vicher. E gabiten, meur a wech, an nevoa roet an ali-ze d'ean, ha Saïg, e vestr kenta, an nevoa lavaret d'ean :

— Pôtr kêz, ne vi ket eur martolod, ken ma po grêt eur veaj e mor ar Su, hag e bourz eun teir-gwern. Eno e tiski bea martolod; eno, evel ma 'c'h out pôtr diskuiz (2), ma teu ar c'habiten da deuler e evez warnout, e tisko d'it an holl skianchou a rank goût ar gabitened evit hencha o listri war ledander ar moriou bras. Ac'hanta, pôtr, ar voul a ruilh ganit. Kerz, red war he lerc'h hep dizalani. Arabad koll an nord, te 'oar.

D'ar c'houlz-man, Bilzig a oa pôtr a driouec'h vlâ, hanter hir ha moan treut, e fri, tougn gwechall, a oa hiraet, hag e c'hinou, eun tammig re ledan marteze pa c'hoarze ar pôtr, a zizoloe diou regennad dent gwenn ha lemm, yac'h meurbed. Krenv a gorf hag a spered, hep pleg na displeg, ha, pa zigore warnoc'h e zaoulagad gwer-c'hlas, eeun ha sklêr, ar skiant-vat enne a bare. Met rust a oa ar pôtr, ken kalet a oa bet e vuhe, goaper ive eun tammig, re marteze, hag atao imoriek, met pôtr a galon vat hag anaoudek e-kenver an hini a garie. Moustra a rê, tre ma c'halle, war e imor : a-wechou e vije gonidek, alïesoc'h trec'het.

Gant an oad e oa deut da vea eun tammig donet, muioc'h douget da glask kompagnunez ar bôtred hag ar merc'hed yaouank. Mont a rê gante e-pad ar goanv d'an ti-nean, e-pad an hanv

---

(1) *E ouienn*, son instinct.

(2) *Pôtr diskuiz*, garçon dégourdi.

d'ar pardoniou. Met plac'h yaouank ebet ne zarempredo : n'an nevoa mestrez ebet.

Pell, pell amzer e oa abaoe m'an nevoa grêt ar pôtr e zibab, abaoe m'an nevoa faoutet gant e gontell biz-meud eur plac'hig yaouank ha sunet d'ei he gwad, abaoe m'an nevoa hi dalc'het semplet entre e ziouvrec'h, abaoe end-eeun ma oa bet deut, hi hag he mamm, evit hen trugarekaat : he mouezig he devoa sedc-raet e galon, he skeudenn a blac'hig kunv a oa antreet en e evor. He daoulagad o devoa sellet outan ken madelezus, hag he dornig munut a oa ken flour en e zorn ken kalet !

Abaoe an devejou-ze, pep sul, keit ha ma voe bet gant *ar Gwennili*, an nije plijadur o welet anei o tiskenn d'ar bourk evit mont d'an oferenn-bred, evurus p'he dije taolet eur zell etrezeg ennan, evurusoc'h c'hoaz pa wele anei daoulinet war skabell voulous an ôtrou kont Tremedern. Sellet outi a oa evitan eun dudi.

Paour kêz Bilzig ! Rak n'eo ket ar boan d'ec'h fazia. Bilzig a anavee mat an holl speurennou savet entre eur paour kêz mous ha merc'h an ôtrou kont.

En e galon, doun-doun an nevoa kuzet e garante a vugel. Hag eno, en disheol, e galon an nevoa lezet anei da gellida, da ziwana, da vleunia, bleuennig kizidik ha tener.

Bilzig a ouie ervad penôs biskoaz e garante dinamm abeg ebet n'he dije d'en em ziskouea : kuzet e oa, kuzet e chomo.

Plijadur an nevoa, laouen e oa e galon, pa wele an dimezellig : levene an hini a wel eur vleuenn gaer o para el lïorz, pehini ne zigoro biken evitan e zor. Met an heol a bar evit an holl ha war an holl; ar garante ive a bar war galon hen-ha-hen, ne vern ket pelec'h he had a goueo, pelec'h e wrienno, na pelec'h e tisplego he bleuenn. An holl dud dirak he lentegez a zo grêt gant eun hevelep danve, ha kalon eur roue dirak he galloud ne dalv ket muioc'h eget hini eur paour kêz.

Marteze ar garante-ze kiriek a oa bet m'an nevoa Bilzig kement poaniet, ken pell kendalc'het da ziski lenn, skriva, evit prena levriou, kiriek ive m'an nevoa Bilzig moustret kement war

e imor ha ken alïes trec'het warni. Piou a c'hallo biken poueza e balans ar vuhe talvoudegez eur vennoz a garante war spered ha war galon eun den yaouank. Buhe Bilzig a zo bet sklerijennet, holl alaouret gant an êzenn kunv ar garante a c'houezas abret war e galon a vugel paour hag emzivad.

Er gêr eta Bilzig a chomas e-pad ar goanv, e-pad an tri miz rusta evit ar vartoloded. E-pad an amzer-ze, peurdisket an neus da Vadelen lenn ha skriva rez ha frêz, ha d'e vreur Yannig skriva ha lenn plen. Met heman a oa kaletoc'h e benn.

Gant miz ebrel e teuas an amzer vat, hag, eur zadornvez, Bilzig ac'h ês da Vontroulez. Meur a lestr a oa er porz. Eur viskinenn a oa karget a hei evit an Naoned : dustu eo en em ginniget evit bea lakaet war ar roll. Digemeret eo bet gant ar c'habiten.

— Diziou, pôtr, ec'h afomp er-mêz.

— Dimerc'her, a-rôk an noz, me 'vo en ho pourz, kabiten.

An de war-lerc'h e oa sul Fask. Bilzig a oa evurus. Gwelet an neus o tiskenn eus o c'harronz an itron ha dimezell Tremedern. N'an nije ket bet kuitaet e vro, e galon laouen, ma n'an nije ket bet gwelet an dimezell yaouank. Sellet he deus outan, anaveet he deus anean, hen goût mat a ra. Ha d'ean he deus goustadik mousc'hoarzet: n'he deus ket eta ankouaet penôs Bilzig an nevoa d'ei gwechall savetaet he buhe. Da eo d'e galon sellet outi.

Pegeit e vo breman hep gwelet he ment vrao a bôtrezig, bremaïk eur plac'h yaouank ?...

— Netra anei, eur plac'hig a netra ! a c'hrozmole ar vartoloded koz.

— A netra, pôtr kêz !... Me a zalc'hfe anei war balv va dorn !... a lavare da Vilzig unan eus e gonsorted.

Bilzig ne lavare netra, met ne venne ket nebeutoc'h.

Aet int en o c'harronz, met ar skeudenn a zo doun siket en kalon ar pôtr : gantan ec'h a da vont war ar mor. Hi a sklerijenno buhe ar pôtr hag a zigaso anean d'ar porz ha d'ar gêr, fidel d'ar garante an neus roet hep fe nag esperans.

Ar merc'her goude kreiste eur c'harr a skoras war ar c'haë

dirag *ar Varikita*. Bilzig a lammas dioutan, tapout a eure e zac'h dilhad, diskennet anean e toull a-rôk.

Ha gant e vamm, gant Madelen ec'h ês da ober eur bale e kêr. Diskoueet an neus ar staliou d'e c'hoar; prenet an neus d'ei eur mouchouer-goug ha d'e vamm eur chapeled, d'ar re vihan peb a c'hoariell.

Ar c'harr a zo adarre e-kichen al lestr.

— Kenavo, mamm Izabel !... Kenavo, Madelen !... Eur pokig da Yannig ha da Gatellig !...

Start an neus briatet e vamm Izabel.

— Kenavo, mamm Izabel !

Huo ! huo !... Ar marc'h gant e hent.

— Kenavo !...

Pegouls breman e vo an distro ?

# X

## *Lizer Bilzig d'e vamm Izabel.*

Naoned, an 20 a viz mae 1787.

Va mamm ger Izabel,

Abaoe hon disparti petra a neve en tiegez ? Setu an hanv : ar vugale d'ar c'houlz blâ n'o deve ket amzer da vea klanv. Ha c'houi, mamm, taolit evez ive d'ho yec'hed.

Evidon-me eur veaj vat am eus grêt. Brao eo bet an amzer, hag *ar Varikita* gant he martoloded a zo erruet en stad vat en Naoned. Eur gêr vras, mamm Izabel : Montroulez en he c'henver a zo eur gêrig. Gobiri, biskinennou, goelettinier, teir-gwerniou a zo niverus, stag a-hed ar c'haeiou. Noz-de, karga, diskarga a reont marc'hadourez deut eus pevar c'horn ar bed. Biskoaz n'hoc'h eus gwelet eun hevelep keflusk.

Evel ma oa bet divizet gant kabiten *ar Varikita,* kent kuitaat Montroulez, dilezet am eus bet e viskinenn, evit mont war roll *ar Gornaouek*, eun teir-gwern karre eus an Naoned, eul lestr a bemp kant tonnell neve-flamm. Gantan ec'h an da ober eur veaj daou vlâ.

Daou vlâ, mamm Izabel !... A-benn an distro, Madelen a vo plac'h yaouank. Ha Yannig ?... Ha Katellig ?... Ha c'houi, mamm ?... Doue d'ho kendelc'her en yec'hed !

Ganen a zo eur martolod eus a Bennenez, Kerlirzin : Mourzig, c'houi 'oar, a vije grêt anean. An eil gabiten, eur pôtr yaouank a eiz vlâ war-nugent, a zo ginidik eus a Enez-Vaz. Hag ar mous enni a zo eus Plougasnou. Ar re all a zo Bloc'higed pe C'hallaoued.

Disul d'ar beure e kuitafomp ar porz, hag en hent etrezeg an Indez hag ar China.

Petra a livirin-me d'ec'h ouspenn ?... En em diwallet, en em gendalc'het evit ho pugale, evit ive ho pôtr kosa, hen drouk

gwechall, pehini hoc'h eus ranket gourdrouz ken alïes, ha pehini evelkent, mamm Izabel, ho karie eus a greiz e galon.

Eur pok start da Vadelen, da Yannig, da Gatellig, ha d'ec'h ive, va mamm, evit ho madelez e-kenver eur bugelig emzivad. Bennoz Doue d'ec'h, hag eur pok start, start d'ec'h, va mamm ger !

Va mennoz alïes a deuio karantezus da nijal etrezek va bourkig; dont a raio da azea ganec'h ho pevar war an oaled e-pad ar goanv-noz; ganec'h e teuio da ober eur gôzeadenn, da respont ar pedennou, kent monet da gousket.

Ha c'houi, neketa, mamm Izabel, eur wechig an amzer, a raio eun tammig distro war an hini a zo aet pell, pell !... Ha, pa grozo ar mor war vili ar Vranniou, war gerreg an ôchou, pa yudo an avel er gwe tilh a zo el lïorz a-dreg an ti, c'houi, neketa, va mamm ger, a zavo ho mennoz etrezeg an hini a zo aet kuit, c'houi a lavaro eur bedennig evit an hini a zo pell diouz e vro, pell diouz ar re a gar hag a zo bet evitan bepred trugarezus, bepred madelezus.

Eur pokig c'hoaz d'am breur ha d'am c'hoarezed. Ha d'ec'h, mamm Izabel, eur pok anaoudek ha karantezus digant ho mab hena.

*Y. TANGUY,*<br>martolod<br>en bourz *ar Gornaouek*<br>eus an Naoned.

DIWEZ

# TAOLENN

Tro bourk Lokirek ........................ 7

## LODENN I

## BUGALEACH BILZIG

I. — Bugaleach Bilzig. E c'hinivelez ........................ 11
II. — Bilzig en ti e vamm-goz Marc'harid ........................ 15
III. — Tiegez Izabel ........................ 19
IV. — Bilzig ha per an ôtrou person ........................ 27
V. — Bilzig dirag ar barner ........................ 33
VI. — Bilzig ac'h a da glask an aluzen ........................ 37
VII. — Bilzig ac'h a d'an ti-nean ........................ 40
VIII. — Bilzig hag e vennoziou ........................ 52
IX. — Bilzig atao o pichota tra pe dra evit an tiegez ........................ 54
X. — Bilzig a ya d'ar c'hatekiz ........................ 60
XI. — Bilzig hag ar valtouterien ........................ 69
XII. — Bilzig ha Pipi ........................ 73
XIII. — Bilzig ha kazeg ar barner ........................ 76
XIV. — Bilzig gwasket ........................ 81
XV. — Bilzig, Gargam ha mab an Otrou ........................ 85
XVI. — Ar biladeg ........................ 92

## LODENN II

# YAOUANKIZ BILZIG


I. — Bilzig mous e bourz ar Gwennili.................... 104

II. — Nozvez ar morgazed.............................. 109

III. — Bilzig ac'h a da glask beüt ha gwial evit ober kevell ha boutegou ................................ 115

IV. — Bilzig war al Leo-Drêz.......................... 122

V. — Displeg ar vartoloded diwar-benn ar zent koz........ 133

VI. — Bilzig ha Yann e benn e-unan..................... 139

VII. — Eured Janedig.................................. 150

VIII. — Bilzig e bourz ar Vran........................ 166

IX. — Bilzig er gêr, goude punse ar Vran.............. 178

X. — Lizer Bilzig d'e vamm Izabel...................... 182

